# GUERZENNEU



EID

# OL ER BLAI.



**(Propriété.)**

É GUÉNÈD,
É TY Y.-M. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR,
é ru er Préfeetur.

Nous permettons, autant que cela nous concerne, l'impression des Cantiques composés ou recueillis par le R. P. Larboulette.

Vannes, 4 Janvier 1856.

LE MAUGUEN, *Vic.-gén.*






En Apostol sant Paul e laré d'er grechénion quetan : *Hum zisquet hag hum accouraget en eil hag eguilé... dré gânnenneu spirituel, e cânnein guet grèd, a greis hou calonneu, gloér d'en Eutru Doué.*

Ni e larou er memb tra d'er ré e venn pourfitein ag er guerzenneu-men : *hum zisquet en eil hag eguilé... dré gannenneu spirituel ;* ya : *hum zisquet ;* rac disquein e hreint t'oh mêlein Doné, er Huérhiès hag er Sænt. Disquein e hreint t'oh cârein er santeleah, ha cassat er péhèd ; pellat doh en droug, ha gobér er mad. En ur guir, disquein e hreint t'oh bihuein èl gùir bugalé Doué.

*Hum accouraget en eil hag eguilé... dré gânnenneu spirituel.* Ur moyand caër-ind de rein d'oh courage én hent ag hou salvedigueah ! Ur secour douce ha bourrabl ! Pihue ne gàr er mélodi ? Pihue n'hum blige é cânnein hag é cleuèt cânnein ?

Cânnet enta güerzenneu! Cânnet, ha mar dé hou calon calet doh Doué, é tinérei a nebedigueu; mar dé yein, é tuémmou dehi; mar dé grêdus, é tei de vout grêdussoh; mar dé é tristedigneah, é cavou consolation; mar dé é joé, é cresquei hoah hé joé. Couéh e hrei qnement t'oh èl de sant Augustin : « ô men Doué! em'ean, pé- » guement e mès-mé ouilet, quen touchet èl ma » oen, é cleuèt én hou ç'ilis cânnein guet mélodi » hon ç'hymneu ha cânneneu! Ne scuéhen quet » é cleuèt ur hân quer caêr! Laquat e hré dré » é zoustér er huirioné d'antréein ém halon; la- » quat e hré me halon de vout berhuidant guet » grêd ha caranté; ouilein e hren, ha caër é » caveu ouilein. » *Liber Confess. IX, c. VI.*

Cânnet *guet grêd a greis hou caloneu.* Eit pihue é vou grêd ha caranté hou calon, ma ne vent eid un Doué quer mad ha quer carantéus? Hâ hui e garehé lezel er ré fal de vout grêdussoh d'en disinourein, eit ne vehêh-hui d'en inourein?

Cânnet, ha cânnet liès! Guellein e hret cânnein casi é peb léh hag é peb amzér. Cânnet é hobér hent; herroh en er havehet. Cânnet én hou lahour; scannoh e vou. Cânnet d'en dé; peb tra hou couvi de zaccor gloér d'hou Crouéonr. Cânnet de noz; é léh filageu scandalus, é léh sônnennen ha conzeu péré e gouei hag er ré ou chelen hag er ré ou lar, perac nepas quemér ur hligeadur sautel é vélein Doué dré ur huerzen henac?

Anfin cânnet peb gùerzen pen-d'er-hen. Ur gânnen e zou él ur predég hèr. N'hum goutantet quet enta ag en hantér a nehi; mæs, a guement ma hellehet, cânnet-hi ol, eit hanàouèt reih ha splann er hnirioné e zou ansaignet én-hi.

Cânnet èl-cé, ha hui e gommançou ar en doar er péh e zeliet gobér un dé én nean. *Inou*, emé sant Augustin, *ni e zicüéhou, hag e huélou; ni e huélou, hag e gârou; ni e gârou, hag e vélou. Chetui petra e vou ér fin hemb fin.* De larèt-é : *inou ni e zicüéhou* ag hur poénieu, *hag e huélou* Doué ; *ni e huélou* Doué, *hag er hârou ; ni er hârou, hag er mélou. Chetui petra e vou ér fin* ag hur buhé *hemb fin*, eit hirhuiquin. Civitas Dei, lib. XXII, cap. 30.

El livr-men, eit ma tougou mui a fréh, e zou rannet é pedair loden. — El loden quetan é ma laqueit er gùerzenneu hag e sel Doué é spécial, èl m'en dé credein é Doué, etc. — Én eil loden en hum gav er gùerzenneu eid er hoareis, eid er retrédeu ha missioneu, hag ér memb rang ma vé predéguet én-hai gùirionéeu ur retréd pé ur mission. — En dairvèd loden é ma er gùerzenneu é inour mystérieu hur Salvér. — Er bedairvèd loden é ma dastumet er gùerzenneu é inour d'er Huérhiès, en Æl mad hag er Sænt. Él-cé, cavet e vou amen gùerzenneu eid er gùirionéeu, mystérieu ha gouilieu principallan.

Hilleih a nehai e zou couh, hag e chervigé a

buerço ér retrèdeu hag ér missioneu. É mar-a-unan ni hun nès changet un draig-benac, pé memb paud a dreu, revé m'bum nès cavet jaugeabl. Lod a nehai, *Pihue-é enta honnen....* *A lein en nean, ô Mari!... Mari, hur Mam caranteus...* e zou labour en Eutru er Joubioux, chanoèn ha secretær en Eutru Escob; lod aral, *Labouramb aveit hum salvein... Hemb asten termén davantage... Doué a visei icord...* e zou bet groeit dré en Eutru Diot, person Isenah. Lod aral, *Ni hou salud, stiren er mor... Chetui amen, Guerhiès tinér...* e zou bet composet dré en Eutru Olivier, person Remengol. Anfin en Eutru Maze, unan a Guréêd Pondy, en dès groeit honnen : *Me gleu ur voeh douce ha tinér...*

Choéget hun nès eid en ol guerzenneu e zou él livr-men en tonneu caërran, simplan, æssan, hag a guement ma hun nès guellet, tonneu breton, hanàuet guet tud er vro.





# GUERZENNEU.

## QUETAN LODEN.

### É QUEVÉR EN EUTRU DOUÉ.

## CREDEIN É DOUÉ.

### GUIRIONÉEU PRINCIPALLAN AG ER FÉ.

TON · Crois un Dieu Créateur, *pe* Cheleuet ur Person.

Credet é hès un Doué, ha n'en dês meit unan,
En dês groeit a nitra hag en doar hag en nean,
E zou a ol vistoah, e vou de virhuiquin :
É houvoér, é sciance, é vrastèd zou hemb fin.

Credet penaus é ma un Doué a santeleah,
Un Tad carantéus ha læn a vadeleah;
Mæs ehué é ma just, hag é rei a dra sur
D'er ré fal en tan-flam, d'er ré vad joéieu pur.

Credet ag en Drindèd er mystér quen ibuel,
Un Doué é tri person, Tad, Mab, Sperèd-Santel;
Ingal ind é peb tra, ha neoah distinguet;
Ne brant nameit un Doué : Doué en dès can laret.

Credet en dès un Doné câret quement er bed
M'en dès bet reit é Vab eit ma vehemb salvet;
Ha quenevé Jesus, ha guir dén ha guir Doué,
É vehemb bet collet eid un éternité.

Dié er Sperèd-Santel é ma bet conceuet,
Gannet-é a Vari, mam ha guérhiès perpet;
Bihuet en dès guet-n-emb aveit hun instrugein,
Ha vennet en dès scùill é Hoaid eit hur prenein.

Mæs quênt pêl ar er marhue é tougas er victoér,
D'en tu déheu d'é Dad é vontas læn a hloér:
Un dé ni er guélou é tischen ag en neau,
Ha revé é œvreu é jugein peb-unan.

En Tad, dré é buissance, en dès bet hou crouéet;
Er Mab, dré é bassion, en dès bet hou preuet;
Hag er Sperèd-Santel, dré é zonæzoneu,
E laqua de vout just ha pur hou caloneu.

Hemb græce en Eutru Doué, ne hellet tra erbet;
Rac-cé guet ur fé bihue hag hemb arsàu pedet:
Guet Jesus dré Vari goulennet nerh, sclærdér,
Ha d'er Sacremanteu tosteit guet gùir tnêmdér.

Credet é hès pardon eid en n'emb e fari,
Doh é Dad ha Crouéour mar distro a zevri:
Covess enta, péhour, ha fauteu guet anquin,
Ha d'en occasion dihoal a vonnèt quin.

Eit cassat ha béhèd, chonge én drougueu e denn:
Dré-z-hou ér Baraouis te goll ur gourônen,
Te vérit én ihuern tourmanteu blaouahus,
Hag én ha galon hoah te grucefi Jesus.

Credet hoah én Ilis en dès instituet
Jesus-Chrouist ar en doar eit condui é zevèd;
Ili assistein e hra dré er Sperèd-Santel;
Guet-hi bamdé é chom bugul mad ha fidel.

Chonget en dès eit-hou hou croeit en Eutru Doué,
É ta fonnabl er marhue hag en éternité!
En nean pé en ihuern e vou hou tameurance!...
Mæs mar cherviget Doué, Doué vou hou recompance.

Ya, men Doué, ni e grèd er guirionéeu-cé;
Mæs én-hai muyoh-mui groeit ma cresquei hur fé;
Collet-vou hemb arvar en n'emb n'ou hredou quet,
Hag en u'emb ne vihuou revé m'en dès credet.



## MÊLEIN DOUÉ.

### DRÉ ARBEN EN TREU CROUÉET.

Ton : En hent d'er Baraour.

Einedigueu cânnet!
Laret queti-quetan :
Un Doué revou mêlet
Er bed-men hag én nean!

Laret épad en noz,
Æstic mélodius :
Guet-n-eïn, én hou repos,
Mêlet Doué, tud grèdus!

Dré hou càn hirvoudus,
Truhunel, mêlet Doué;
Perac m'inean cablus
Ne birvoud-hi ehué?

Mêlet er Bugul mad,
Devèd læn a zoustér :
Ah! m'el lar guet huannad :
Me zou-mé perpet tér!

Gloéhen douce, ahuél cloar,
Amzér caër ha bourrus,
Laret dré ol en doar
É ma carantéus.

Mêlet Doué, riolen
Hag e dremein quer bean;
Avel oh é tremein
Én un taul peb-unan!

Me huél bleu, me huél fréh
Ér parqueu hag ér gùé;
Hemb doug fréh, péh ur méh!
Ne chom nameid on-mé!

Mar sellan ur boquet,
Na liguérnusset-é!
Én-hou me huél ur squêd
A vrâuité men Doué.

O mor quen divalâu
É creis er goal amzér,
Én-oh mé e hanâu
Un Doué én é golér!

Harnan, gurun, luhet,
Disoleit é buissance;
D'er péhour ahurtet
Predéguet é zougeance!

Ha hui, sclærdér en dé,
Quer caer, quer confortus,
Brudet é garanté
Han-omb quer sourcius!

O noz, e zou quen douce
Eit discuéh en dud queah,
Ah! n'en d'oh quen didrous
Meit dré é vadeleah!

Deit, ol œvreu un Doué,
Deit ha laret hemb fin:
Gloér, inour, caranté
De Zoué eit birhuiquin!



EN TREU CROUÉET HUN DOUG TREMA DOUÉ.

Amen pêl doh en trous
Ha doh saffar er bed,
Èl mæzeu em disque querclous
Er en abillan Doctorèd.

En doar ne ra bihuance,
Ma ne vé labouret :
N'em bou chué me recompance
Meit revé m'em bou poénıet.

Labour hag apertis,
Er guérén a vitin
Em dihun hag em avertis
De chongeal ér madeu divin.

Ur riolen avance,
Hemb clasq er boquetteu :
Perac ridèc d'em deverrance
Ha lezel men deveeu ?

En devèd e aboeis
Doh boch er vugulion :
Perac d'er ré em avertis
N'aboeissehen-mé a galon ?

Er gùé bras, én ahuél,
A bep tu zou fouettet :
Couch e hrein mar sàuan ihuel ;
Surroh vou ur vertu cuhet.

En dehàu-rid e gresq
Hag e stàg doh er gué :
Èl dehàu, fragil-on ha bresq,
Mar n'hum zalhan stàguet doh Doué.

En dasson em rescond
Er hoéd a p'er galhuan :
Doué em galhue ha hès ér fond
Ne hran quet seblant é cleuan.

Er boquetten e sàu
Ilag e séh én un dé :
Allas! ne vihuein quet attàu ;
Peb pas e verra mem buhé.

En ol einèd e gân
Mélodi d'ou Hrouéour,
Hag er grèd ou dès em hondan
Mar ne hran tout én é inour.

Tout enta ett hou cloér,
O Doué a garanté,
Poén, labour, fatig ha misér,
Dermen ha durant mem buhé!

Carnet-on d'en tuèmdér
Idan en hiaul d'en han ;
Mæs goah en dès bet me Salvér,
Ha goah mil guéh e véritan.

Crisset-on guet er frim
Hag er særn d'er gouyan,
Mæs cablus a bep sorte crim,
Goah mil guéh hoah e véritan.

---

AR ER MEMB TRA.

Cheleuet, tud a vor :
Er mor vou, mar caret,
Eid oh avel ul livr digueor,
Ilag e rei sclærdér d'hou sperèd.

En dondæt ag er mor
Pihue e hel mesulein?
Majesté hemb fin hur Hrouéour
Pihue hellou jamæs comprenein?

Aben d'er mor é ta
A hèr er reviéreu :
D'en éternité é tosta
Herrussoh hoah hun ineaneu.

D'er mor a peu gommand
Pouvoér en Eutru Doué,
Ean e aboeis ér memb momand;
El-cé perac ne sentan-mé?

Na vilet-é er mor
A p'en troubl en ahuél!
Vlolı-é hoah mil gùéh, péliour,
Ha ç'inean ér péhéd marhuel.

É houlenneu hum fouet
É creis er goal amzér:
Ėl-cé ehué vér tourmantet
Dré er péhéd, p'er hommettér.

En tampest a pe dàu
E laq en deur quer caér:
Ėl-cé ehué caér-é ha bràu
Ur galon pur, læn a zoustér.

Eahusset-é er mor
Pe sàu é houlenneu,
Ha ma ta d'en abim digueor
Quen ne hirris hur haloneu!

Hou colér, ô men Doué!
E zou hoah eahussoh,
Blaouahusset e vou un dé
Bout eit mad miliguêt guet-u-oh!

A pe huéh en ahuél,
Guet nerh ha guet furi,
Eit hur goarn doh er marhue cruel,
N'hun ués recour meit doh-oh-hui.

Guet en tentation
A p'en d'omb burtellet,
Hui hemb quin heli goarn hur halou:
Hemb oh sur-omb a vout collet.

É porh pe arrihuamb,
Goudé poen ha dangér,
Pégnement a joé e santamb
É hnélèt hun tud, hur bredér!

Goudé en ol anquin
E gavamb ér vuhé,
Na doucet vou guélèt anfin
Doué eid ol un éternité!

## CHERVIGEIN DOUÉ.

### GOURHEMÉNEU DOUÉ.

Un Doué hemb quin e adorei
Ha parfætemant e gârei.
Hanhue Doué é gueu ne douei quet
Na dré nitra en dès crouéet.

Reit t'emb er græç de virèt, ô men Doué,
Guet joé ha caranté, } *bis.*
Hou lézen épad hur buhé. }

Cesse peb Sul a labourat,
Ell chervigein Doué devot mad.
Tad ha mam a galon vad câr,
Aveit bihuein pèl ar en doar.
Reit....

Ne vès multrér de zén erbet,
A volanté nag a efféd.
Ne vès palliard énep fæçon,
A gorv nag a intantion.
Reit....

Madeu dén erbet ne lairei,
Nag énep ræson n'ou dalhei.
Birhuiquin gueu ne lavarei,
Nag ehué faus teste ne vei.
Reit....

'N cœvr ag er hicg ne zesirei
Meit guet prièd, pé é péhet.
Madeu ar en doar ne hoantei,
Eid en dont-ind dré dromperi.
Reit....

GOURHEMÉNEU EN ILIS.

Santeû ol er goulieu
Ordrénet, èl er sulieu.
Sul ha gouil, cleu en overen,
Él ma teli peb guir grechén.
Reit....

Ha béhedeu e govessei
Ur huéh ér blai, ma ne hrès mui.
Ha Dad Salvér e receuei,
Peb Pasq en humplan ma hellei.
Reit....

Er hoareis, er hortualeu
E yunei hag er vigilieu.
Ha d'er sadorn ha d'er gùinér
É ma vigil é peb amzér.
Reit....

LEHUINÉ ER RÉ E CHERVIGE DOUÉ.

Ton : Santès Mari, Mam Doué.

Pihue ne zesir ar en doar
Er peah hèd é vuhé?
Pihue, ér vro-men a hlabar,
Ne glasq el lehuiné?

Eurus en n'emb zou fidel
De virèt lézen Doué;
Hag en dès ur grèd santel
D'hi studial bamdé!

Hanval doh ur huen youanq
Plantet étal ur houah,
Donguein e hrei fréh hemb manq,
Fréh douce a santeleah.
Eurus....

Doué, guet ur sourci tinér,
E gondui é baseu,
Eurus vou, é peb amzér,
En é ol obércu.
Eurus.

Guet en trebil hag anquin
Mar hirvoud é galon,
Ar er groéz ur sél hemb quin
Vou é gonsolation.
Eurus.

Guélèt e hra hemb dougeance
Er marhue cri é tostat;
Trema Doué, guet confiance,
E sáu é zeulegad.
Eurus.

Tremein e hra guet doustér,
Neigeal e hra d'en né,
Eit guélèt Doué én é hloér,
Pad un éternité.
Eurus.

Eid oh-hui, tud ag er bed,
Na péh un différance!
Tremein e hret él ur squéd
Guet hou cloér ha bobance.
Eurus.

Arlerh joéieu saffarus
Hag er vuhé loussan,
Arlerh ur marhue blaouahus,
Hou lod e vou én tan.
Eurus.



## CAREIN DOUÉ.

Ton : Pégours é vou torret...

Cânnamb a voéh ihuel
Gloér hag inour de Zoué ;
Ha, guet ur grèd santel,
Mélamb é garanté !

A ol viscoah hun Doué
En dès hun hanàuet :
Ha, guet gùir garanté,
Én-omb en dès chonget !

A pe groueé en doar,
A pe groueé en né,
É vadeleah hemb par
A nezé hur hàré !

Bourrusset dameurance,
Épad hur perhindèd,
En dès, dré é buissance,
Aveid omb preparet !

Ean-é en dès bet reit
Buhé de bep-unan ;
É zeourn en dès groeit
Hur horv hag hun inean.

O pebéh un inour
Hun nès-ni receuet,
Doh limage hur Hrouéour,
A p'en d'omb bet crouéet !

O pebéh ur sourci
Han-omb e venn quemér ;
Doh en ol é taul mi,
É pélla en dangér !

Doué ean-memb guet doustér
Hur honserv é peb léh;
Hag, él ur vam tinér,
Hun doug én é zivréh!

Aveid omb é laqua
En ahuél de huéhein;
Aveid omb-ni é hra
D'en hiaul bamdé sauein.

Aveid omb é couéh glàu
Ha glouéh én abondance;
Aveid omb, hemb arsàu,
Én doar é cresq bihuance.

Drest peb-tra d'hun iné
É ra hé màgadur;
Bout guet-hi zou é joé,
É vrassan phgeadur.

Caëret ur gourônen,
Mar dougamb er victoér,
E laquei ar hur pèn
Un dé é creis er gloér!

Pihue e fehé contein
Parfætionen hun Doué?
Pihue e hell comprenein
Brastéd hemb fin hur Roué?

En hiaul guet é splandér,
El loér hag er stréd
D'en ol e lar é hloér
Ér puar horn ag er bed.

En treu caèr, ô men Doué!
E hret t'emb de huélèt,
Zou ag hou pràuité
Un dapen hag ur squèd.

Ag hou trôn é tischen
Peb donæzon parfæt;
Hui e zou er vamen
Ag en ol abiltæt!

Pihue enta n'hou mêlou,
Guet ur galon grêdus?
Pihue enta n'hou cârou,
O Tad carantéus!

Brâuité hemb bé far,
Perpet couh ha nehué,
A greis calon m'hou câr,
Ha m'hou cârou, men Doué!

Receuet, m'hou supli,
Me horv ha me sperêd;
Hag, êl ag hou tra hui,
A nehai disposet.

Accordet t'eign hemb quin
Hou cræce ha caranté;
Pinhuiq erhoalh e vein;
Ha n'em behé meit-hai.



# EIL LODEN.

### EID ER HOARÉIS, ER MISSIONEU HA RETRÊHEU.

## É RAUG ER PREDÉG.

### PEDEN D'ER SPERÊD-SANTEL HA D'ER HUÉRHIÈS.

Ton : M'hou ç'ador, men Doué, me Hroueér.

Sperêd-glan, mamen a sclærdér,
Dischennet én hur haloneu ;
Hou pet truhé doh hur misér !
Ha reit t'emb hou tonæzoneu.

Goulennet, Guérhiès truhéus,
Er græce aveit queah péherion,
De cheleu mad conzeu Jesus,
D'ou goarn èl oh én ou halon.

### EID ER MEMB TRA.

Ton : O Saint-Esprit, donnez-nous vos lumières.

O Sperêd-glan, mamen er gùir sclærdér,
Ni hou supli, deit én hur haloneu ;
Hemb hou secour n'en d'omb nameit misér :
Scùillet ar-n-amb ol hou tonæzoneu.

Pedet eid omb, Guérhiès caranteus,
Ha goulennet aveit queah péherion
Ma cheleuéint guet grèd conzeu Jesus,
Ha m'ou goarnéint èl oh én ou halon.



## PEDEN D'ER SPERÈD-SANTEL.

Deit, Sperèd-Santel, ni hou pèd,
Carguet calon hou fidèled;
Dré hou græce, allumet én-hai
En tan-flam ag hou caranté.

Ag en nean dischennet én-hai,
Hag é veint crouéet a nehué;
Er bed abéh e vou changet,
Hag é peb léh Doué vou mèlet.

---

### EID ER MEMB TRA.

TON : Esprit-Saint, descendez.

Sperèd-glan, deit a lein en nean,
Guet tan hou caranté abraset hun inean.

Hemb oh n'en d'emb meit ignorance,
Ne hramb, allas! nameit fari;
Reit, ni hou pèd, d'emb assistance,
Mamen en ol sciance;
Sperèd-glan, disquet-ni.
Sperèd-glan, etc.

Er hieg, er bed guet ardeu Lucifér
Én ou lacen e assai hul louyein:
Tro-ha-tro d'emb ne gavamb meit dangér:
Hastet, bastet, deit bean d'Enn assistein.
Sperèd-glan, etc.

Reit t'emb furnès, reit t'emb nerh ha courage
De chervige Doué hemb dougein na cremein:
É garanté mar bé hun héritage,
En nean vou hur partage.
Sperèd-glan, etc.



## PEDEN D'ER HUÉRHIÈS.

Ton : En hent d'er baraouis.

Güerhiès caranteus,
Tonchet hur halonou;
Reit t'emb, mam truhéus,
Ouilein hur péhedeu.

Sellet doh hur misér,
N'en d'omb meit peuranté :
D'hur sperèd reit sclærdér,
Reit nerh d'hur volanté.

---

## EIT HUM LAQUAT IDAN PROTECTION ER HUERHIÈS.

Ton : Je mets ma confiance.

Hui zou hur honfiance,
O Güerhiès, Mam de Zoué;
Reit t'emb hou ç'assistance
Épad ol hur buhé;
Goulennet, Guerhiès pur,
A pe vehemb juget,
Er græce, ni hou conjur,
Ma vehemb ol salvet.



## QUÊNT MONÈT ÉR MÆZ AG EN ILIS.

Ton : Avant de quitter notre Maître.

É raug quittat ty hur Salvér,
Hum daulamb ol én é galon;
Én hi é cavamb, é peb amzér,
Secour ha nerh, confort ha pardon.

Mari, ô Mam carantéus,
N'ancoéhet quet hou pugalé;
Goudé ou ferlundéd anquinus,
Conduyet-ind d'er joéieu ag én né.

Sant Jojeb, priéd pur Mari,
Secouret-ni pad hur buhé;
Mæs, drès peb tra én hun angoni,
Pedet aveid omb en Eutru Doué.

Doh en meaneu tremeinet
Sellet, meu Doué, guet madeleah;
A greis en tan hag en tihoueldæt
Casset-ind guet-n-oh d'hou ranteleah.

# QUETAN DÉ.

## COUVI D'ER MISSION PÉ RETRÉD

*Ton : Un Dieu vient se fait entendre.*

Él un tad mad ha tinér,
Doué hou callne guet caranté;
Deit, e lar d'oh guet doustér,
Hac hui zou mem bugalé.

Tostamb ol, pobl fidel,
Damb ol grédus d'er mission;
Én un amzér quer santel,
N'aheurtamb quet hur halon.

Avel ur gueah deveden
Hou çinean oe fariet;
Doh hou Toué distroeit aben,
Hag é vehet receuet.
Tostamb ol, etc.

A huerço vras boéh Jesus
Hou couvi é peb fæçon;
Hag é zorn carantéus
E sco ar dor hou calon.
Tostamb ol, etc.

A huerço, ô stad eahns!
É oéh gronnet ér péhéd;
Mæs imbér, ô dé eurus!
Hou hameu vou torret.
Tostamb ol, etc.

Deit enta guet confiance,
Ha dissâmet hou calon;
N'hou pet na méh na dougeance;
Doué e rei d'oh er pardon.
Tostamb ol, etc.

Pébéh un donstér hemb par
Ha pebéh ul lehuiné!
Ridéc e hrei sur hou tar
Guet joé ha guet caranté.
Tostamb ol, etc.

Laret quenavou eit mad
D'er bed ha de Lucifér;
Ma n'er groet, chonget erhat,
En ihuern zou digueor-caer!...
Tostamb ol, etc.

Tinéreit, Tad a zoustér,
Caloneu er béherion;
Guet truhé doh ou misér,
Reit dehai contrition!
Tostamb ol, etc.



## BONHEUR ER MISSION PÉ ER RETRÉD.

TON : Eid inourein caloñ Mari.

Avel un deveden ingrat,
Quitteit em boé er Bugul mad;
Pèl doh-t-hou hemb nerh na dihuen
Na huèrhnet dareu e scùillen!

DISCAN :

Ér mission na doucet dareu
E scùillan ar me féhedeu!
Na doucet-é dirac men Doué
Scùillein dareu a garanté!

Torrein e bran hinihue anfin
Me ranjenneu eit birhuiquin;
Donnèt e hran ag er vouillen
É péhani é huannaden.
Ér mission, etc.

Un Doué eid on læn a zoustér
En dès truhé doh me misér;
É huélèt anquin me halon,
Ean e ven rein d'eign er pardon.
Ér mission, etc.

Amen, pèl doh saffar er bed,
É tanhouan er gùir eurustèd;
Ha, guet ur gréd perpet nehué,
É chervigean en Eutru Doué.
Ér mission, etc.

Amen, é creis ur peah bemb par,
Na vilet é cavan en doar,
A pe za d'eign sellèt d'erhiné,
Trema ranteleah caër en né!
Ér mission, etc.

Hou secour, Guérhiès trubéu,
En dès me rantet quen eurus;
Reit t'ein open ur marhue santel,
Eit ma hein d'er gloér éternel.
Er mission, etc.

CROUÉET-OMB AVEIT DOUÉ.

Me fartage vou en nean :
M'nean zou immortel ;
Ur bonheur éternel
Zou hé fin dehuéhan :
Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean:
O guirieu admirabl,
Reveint scrihuet dalhabl
É calon peb-unan !
Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Deu væstr e mès de choès :
Doué mad, er bed dæs,
Ah ! me choès er guellan :
Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
D'er bed fol me lar gronce :
D'hou folleah me renonce ;
Doué hemb quin e glasquan :
Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Fal gustum ha fal vod,
Hui e dromp er ré sod ;
Jamæs n'hou chelcuan :
Me fartage vou, etc.

Me fartage vou en nean :
Er mod e lar : *bobance;*
Jesus e lar : *souffrance;*
Doh Jesus é talhan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Er mod e lar : *chervad;*
Jesus e lar : *huannad;*
Doh Jesus é talhan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Er mod e lar : *joé, gloér;*
Ha Jesus : *poén, misér;*
Doh Jesus é talhan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Er mod e lar : *hantis;*
Ha Jesus : *honestis;*
Doh Jesus é talhan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Hoari sod ha fal gest,
Chonge, desir dishonest,
Ol en hou forbannan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Pe gleuan hou sotis,
Santein e hran hirris
Guet en donger brassan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Hag é vehé en diaul
Hag er bed ol d'un taul
Enep d'eign, mar caran,

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
Ya, a ziffeah-caër,
Guet caz doh Lucifér,
Doh Jesus é talhan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
O Doué! ol m'espérance
Zou guélêt hou piesance
Nitra quin ne hortan :

Me fartage, etc.

Me fartage vou en nean :
O bonheur éternel,
Partage er ré fidel,
Guet grèd d'oh é oulan!

Me fartage, etc.

## PRIS ER SALVEDIGUEAH.

Ton : Travaillez à votre salut.

Laburamb aveit hum salvein :
Nag æsset-é d'en n'emb e gâr!
N'hum sourciamb a nitra quin,
N'hun nès quin affær ar en doar *(bis).*

Ma n'hum salvamb, ma n'hum salvamb,
Chongeamb erhat,
Nitra ne hramb é labourat,
Nitra ne hramb é labourat.

Mar manquér er salvedigueah,
Péh ur hol e hrér, péh dommage!
Coll e hrér Doué, é ranteleah :
En ihuern e vé eit partage *(bis).*

Ma n'hum salvamb, etc.

Petra-é gounit ol er bed,
Mar dér a col en mean peur?
Ha hoah de jamæs, mar bé ret,
Losquein én ihuern péh maleur *(bis).*
Ma n'hum salvamb, etc.

Nitra ne vérit hur sourci
Nameit er vuhé éternel;
Ol er rest e zou un hoari,
Hag é guirioné bagatel *(bis).*
Ma n'hum salvamb, etc.

Aveid ol un éternité,
É vér eurus pé miserable :
Ah! sountusset ur hurioné!
Ne rant-hi er bed disprisable *(bis).*
Ma n'hum salvamb, etc.

Ag er huirioné-men, groeit t'emb,
O men Doué! hur bout chonge hemb cesse :
Ah! groeit, m'hou péd, m'hum salvehemb,
Coustet e goustou, dré hou cræce *(bis).*
Ma n'hum salvamb, etc.

✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠✠

PENAUS GOBÉR EIT HUM SALVEIN.

En hent d'er Baraouis,
Mar e hoès-ean collet,
Sentet doh me avis
Ha sur er havehet.

Eit disquein hou tevér,
Cheleuet conzen Doué;
D'hou spréd é reint sclæidér,
D'hou calon caranté.

Groeit un inclasq perhuéh
A oi hou péhedeu;
Ne zouget quet er méh
É larèt hou fauteu.

Hou pet quæ ha glahar
Ag hou ç'ol fallanté :
Na doucet-é en dar
E scúillér aveit Doué!

Ya, douçoh-é ouilein
Guet anquin er péhéd
Eit hum zivertissein
Ér joéieu ag er bed!

Laret eit birhuiquin
Quenavou d'er péhéd;
Ne gavér meit anquin
A pe vé commettet.

Adiû de Lucifér
Guet é ol bobanceu!
Adiû d'er bed trompér
Guet é bligeadurieu!

Allas! na liesset
É laq er péhour peur
É ol studi ér bed
Én argand bag én eur.

É léh chervigein Doué,
Él m'en dé obliget,
É passe ol é vuhé
É folleaheu er bed!

Digueor enta, péhour,
Digueor ha zeulegad;
Distro doh ha Grouéour,
Ha distro aveit mad.

Considér hoah ur huéh
É ma ha ç'incan peur
Précüssoh mil guéh
Aveid argand hag eur.

Tallein e hra muyoh
Eid en doar hag en né;
Beès enta grèdussoh
De chervigein ha Zoué.

Doué can memb ha couvi
De changein a vuhé
De chongeal a zevri
Én ha éternité.

Er péh zou ar en doar
Imbèr e dremeinou;
Er joéieu ha glahar
Én un taul e bassou.

Mæs quelhet avel Doué
Ha ç'inean e vihnou;
É gloès pé lehuiné
Eit birhuiquin é vou.

Commance enta bremen
Hanàuèt ha folleah;
Quemér sourci ha poén
Eit ha salvediguean.

O men Doué, reit glabar
D'er péhour aheurtet;
D'é zeulegad reit dar
Eit ma vou pardonnet!



## EILVÉD DÉ.

### NEPAS TEBÉNEIN A ZÉ DE ZÉ.

Hemb asten termén davantage,
Deit, hum rantet de Zoué, hou Tad,
E venn hou tennein a sclavage,
Mar sentet hoah a galon vad.

*Er bobl e rescond ar er memb ton :*

Mal bras-é d'eign, péhour,
Distroein doh me lirouéour.

Eid-ur bligeadur miserable
E hellér cavouét é péhein,
N'en dé hur folleah véritable
Troein cain de Zoué eit birluiquin.
Mal bras-é d'eign, etc.

Doué, bermen mæstr mad ha douce,
E vou quênt pêl juge hemb truhé;
Péh hardéhtæt enta hou pousse
D'en offancein él-cé hamdé?
Mal bras-é d'oh, etc.

Hanàuet hou folleah hemb par,
Torret anfin hou liameu;
Ouilet guet anquin ha glahar
Drasted cabus hou péhedeu.
Mal bras-é d'oh, etc.

Doh ur vuhé lous hag infâme
Bet bermen mar e hoès dalhet,
Dangér e hoès a gouéh ér flamme;
Mæs, ô folleah! ne chonget quet.
Mal bras-é d'oh, etc.

Ér stad quen trist m'hum gav hinihue
Hon ç'inean peur dign a druhé,
Seblantein e hret hoah bout bihue;
Mæs marhue-oh guerço dirac Doué.
Mal bras-é d'oh, etc.

Méritein e hra hou malice
É vrassan punitioneu;
Ha, ma ne changet, é justice
Quênt pêl hou colei a houheu.
Mal bras-é doh, etc.

Sâmet ma oh a bep sort crime,
Pe laquehé fin d'hou puhé,
Ne gouéhehèh-hui én abime
Aveid ol un éternité?
Mal bras-é d'oh, etc.

Penaus bout èl-cé hemb dougeance
Ar vorden en tan éternel,
E vou hou partage, hemb doutance,
Mar marhuet ér péhèd marhuel ?
Mal bras-é d'oh, etc.

Mar vennet hum denn a sclavage,
Quittett enta hou fal deicheu;
Rac, mar terénet davantage,
É crihuei hoah hou rangenneu.
Mal bras-é d'oh, etc.

Dén fallet, peur miserable,
Ah! perac hoah goitoz pêlloh?
En amzér e zou favorable;
Distroeit : Doué e rei pardon d'oh.
Mal bras-é d'oh, etc.

Ne hret quet pêlloh disprisance
A vadeleab hemb fin hou Toué;
Rac sur-é a dennein vangeance,
Mar dispriset é garanté.
Mal bras-é d'oh, etc.



JESUS E GOUVI EN INEAN FARIET DE ZISTROEIN DOH-T-HOU.

*Jesus.*

Bet pegource, inean dissent,
É resistei-té hemb méh!
Hag attàn é vei-té nænt
Doh en dountér a mem boéh?

*En Inean.*

N'hellan quet torrein a hèr
Me liameu clommet mad;
Guet truhé doh me misér,
Men Doué, gorteit un herrad.

*Jesus.*

M'ha solit a bêl amzér
D'hum zaccor d'em haranté;
Ha te zispris men doustér,
É téren a zé de zé.

*En Inean.*

Em bout e hran pligeadur
É héli men goal deicheu;
Ha mé hum blige é andur
Er bouts a me rangenneu.

*Jesus.*

Te gâr hemb méh ha sclavage,
Ha te gav caër hum zallein,
Hemb sellèt en avantage
É gavér doh me hârein.

*Jesus.*

Me zou douce hag amiabl,
Me zou ha Salvér, ha dad;
Me zou ha joé véritabl,
Me zou ha Zoué, ha ç'ol vad.

*En Inean.*

Ya, quement-cé e zou gùir,
Reih ha splan en hanàuan;
Pligein d'oh zou men desir;
Mæs, allas! poén e zougean.

*Jesus.*

Hà perac dougein er boén?
Douge a la fin me holér;
Douge, é turel hoah termén,
Ne scùéhéhé men doustér?

*En Inean.*

Doh er bed penans pèllat?
Ean e hra me lehuiné!
Mar bé ret t'eign er huittat,
Eid on na péh un dristé!

*Jesus.*

Ne huélès-té, ar ha goust,
Pé quer faus-é é joéieu;
Ha goudé quirret é coust,
É vobance ha folleaheu?

*En Inean.*

Me houér n'en dint quet dalhabl,
Mæs grèd e hrant d'em halon;
Ha, deust ma passant fonnabl,
A pe mès-ind, coutant-on.

*Jesus.*

O dalledigueah hemb par!
Un inean crouéet ell Doué,
É clasq faus joéieu en doar,
E goll gûir joéieu en né!

*En Inean.*

Na calettet ur brézel,
Ha péh ur gloès e santan!
Me lar ya ha pas quênt-pêl :
Bout-zou èl deu zèn én-an!

*En Inean.*

Penaus vou d'eign hum ziloui
A laceu me fallanté?
O Jesus, mé hou supli,
De rein nerh d'em volanté.

*Jesus.*

Inean peur, læn a anquin,
Quentéh mé ha secourou;
Mæs d'er bed ell birhuiquin
Red-é larèt quenavou.

*En Inean.*

Ya, ô Jesus me Salvér!
A greis calon é laran :
Quenavou, ô bed trompér,
Quenavou, scôlage Satan!

*En Inean.*

D'oh é fall d'eign bout fidel,
Bet er fin a mem buhé;
Ha quêntoh mil guéh merhuel
Ell renonç d'hou caranté.

PÉH QUER BEAN É TREMEIN HUR BUHÉ.

TON : O St-Esprit! donnez-nous vos lumières.
Pé : Le Soleil vient de finir sa carrière.

Arlerh en dé é ta en noz tihouel :
Beaunet é pass en eil hag éguilé !
Dé arlerh dé, él-cé qnênt ma vou pêl,
É tremeinou aveit mad hur buhé.

Tremein e hra én un taul en amzér,
Tostat e hra dé en éternité ;
Groamb pénigen quênt ma sônnei en ær
Ma vou ret t'emb parissein dirac Doué.

Ur boqnet zou de vitin caër ba bràu,
Aben en noz é vé hès gouivet ;
Yah ha dispos pet guéh mab-dén e sàu,
Ha quênt en noz dré er marhue zou falhet !

Aben d'er mor ridet, ridet fonnable,
Ridet a hèr, riolennig vihan ;
Beannoh eid oh, tud peur ha miserable,
É tostamb ol d'hun termén dehnéhan.

Aben d'en aud, a pe buéh en abuel,
Er mor e vout é houlenneu quer stanq !
Aben d'er bé, él-cé er marhue cruel,
Hemb tam arsàu, hur bout couh ha youanq.

Güerço marcé é vihuamb ar en doar ;
Mæs bet bremen penaus hun nès bihuet?
Ouilamb, ouilamb guet anquin ha glahar,
Eit ma vehemb guet Jesus pardonnet.

En noz-men memb, pe zehé d'emb merhuel,
Pe zehé Doué a galhuein hun inean,
Hà ni hun nès, dré ur vuhé santel,
Méritet bout eurus é lein en nean?

N'hur juget quel, men Doué, én hou colér,
N'en d'omb, allas! quin named fallanté;
Mæs hui e zou un tad læn a zoustér;
Hou pet truhé doh hou queah bugalé.

✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢✢

## DIGAREÉU ER PÉHOUR EIT TUREL TERMÉN A ZÉ DE ZÉ.

### *Julian.*

Petra hès-té, Simon? tristet en ha cavan!
N'en d'ous chet quer joëius él ma vès hessan;
Hà collet e hès-té argand guet er harteu,
Pé te hès bet tabut doh dén ér filageu?

### *Simon.*

N'en dé quet en dra-zé e hra poén d'em halon:
A houdé tri dé zou ne houyan mén é on;
A pe za d'eign sellèt er fæçon ma vihuan,
Hemb ne chongean jamæs ém momand dehuéhan.

### *Julian.*

Tàu d'eign, fol él ma ons, guet te fal discourieu,
Changet-é te sperèd guet te chapeletteu;
Hum rant d'er ræson, mar hanàuès er méh,
Pé ni ha conduyou él ur fol dré er vréh.

### *Simon.*

N'en d'on quet fol, Julian, na biscoah n'en d'on bet,
Meit a pe ç'hélien a béhéd de béhéd,
Nezé oé é tehen hum guhein guet er méh,
Nezé oé é tehen bout dalhet dré er vréh.

*Julian.*

Ah! tàu d'eign hoah ur huéh, tàu, ne varbotès mui;
Un dén én é youanqus, èl Simon me ami,
É gòttei er harteu, festeu ha filageu,
É péré é cavér peb sort pligeadurieu?

*Simon.*

Ne chiffès quet, Julian, forh prout ous a sperèd;
Cheleu petra laran, ha quemér patianted :
Er bobance, en hoari, crolleu ha filageu,
N'en dint meit trompereah ha scòlage en diauleu.

*Julian.*

Lar-té d'eign-mé, Simon : penaus é ous changet?
Quènt é hoès er hetan, é misq er hansorièd,
É commance en imbad, en divertissamant,
É sònnein, é cànnein guet ur grèd berhuidant.

*Simon.*

Dé sul, de greis en noz, pe zen ag er filage,
Péh léb é conduyér peb sort libertinage,
El loèr hag er stirèd e zégassas chonge d'eign
Penaus é hès un Doué e zeli me jugein.

*Julian.*

Me houér é hès un Doué e zeli me jugein,
Me batechim ean-memb en dès-ean disquet t'eign;
Mæs n'en d'on quet presset de changein a vuhé :
Me hortei ur hlinhuèd, un ouaid couh martezé.

*Simon.*

Te lar é hès un Doué, Doué ne lar gueu erbet;
Cheleu petra lar d'id barh er Scritur sacret :
Maleurus èl ma ous, én noz-men martezé,
É vou ret t'id rantein cont a te fal vuhé.

### *Julian.*

Gûir e larès, Simon; mæs calet é cavan
Quittat en imbadeu a p'en d'on gaillartan;
Dossein hra er galon é chongeal er joéieu
En dès un dén youanq é hautein er festeu.

### *Simon.*

Truhé e mès doh-id, me mignon bras Julian;
Dallet-é te sperèd guet trompereah Satan :
Ha te repos quen æs goudé te flageu,
Avel pe vehès bet devet én officeu.

Petra hrès-té, Julian, pe vès arruhue ér guér ?
Hâ t'ha pé chonge hemb quin a larèt ur Batér?
Allas! me Julian peur, mar bé te gorv parfæt,
Te sperèd ne hra quin meit chongeal ér péhèd.

### *Julian.*

A la fin, é huélan, Simon er garanté,
Penaus ne larès t'eign nameit er hurioné;
Me changeou a vuhé, me guittei er péhèd,
Ha, coustet e goustou, é fal d'eign bout salvet.

Reih-mad é hanauan n'en d'on meit ur péhour;
Mæs é han a vremen devad ur hovézour :
Pardon e boulennan : pardon, men Doué, pardon!
N'em abandonnet quet, hou pet truhé doh-on.

Quenavou, Simon peur, aveit mad trugairé;
Quenavé te gonzeu e oé collet m'inné;
Ah! pèd Doué aveid on, deès hès d'em guélèt;
Me yei, a pe hellein, noz pé dé, d'ha cavouèt.



## TRIVÈD DÉ.

### ER PÉHÉD.

ANQUIN UN INEAN AG HÉ PÉHEDEU.

Péhet e mès a groaidur,
Forcet e mès de gùittat
A me halon dinatur
Men Doué, me Hroućour, me Zad....

O glahar! ô glahar!
Ah! ridet, ridet, men dar.

Bean en e mès ancoéhent,
Aveit quemér er goal hent,
Er promessen em boé groeit
Ar er Fonce a Vadiènt.
O glahar, etc.

Ah! pihue e rei dihue vamen
A zareu d'em deulegad,
Aveid oulein pèn-d'er-bèn
Mem buhé fal hag ingrat?
O glahar! etc.

O tresol a innoçance,
E mès collet é péhein!
Hà penaus-é d'eign commance,
Eid assai ha reparein?
O glahar! etc.

Pebéh bràuité hemb par
En doé m'inean é græce Doué!
Naren : nitra ar en doar
Quer caer èl d'hi ne splanné!
O glahar! etc.

Mæs bremen, ô me Salvér!
É pêh stad hi guélet-hui?
D'hou Calon é hra dongér;
Goleit-é a fousteri!
O glahar! etc.

Doh-oh quênt é oé hauval;
Mæs allas! n'eu dé quet mui!
Hanval-é doh un aral:
Portrait Satan zou én-hi!
O glahar! etc.

A ziar er Fouce santel,
Pe ven bet douguet d'er bé;
Pe vehen marhue ém havéel,
Nag curusset vehen-mé!
O glahar?

Maleur d'oh, amièd fause,
Men goahan aueméèd!
Dré hou ç'ardeu hui zou cause
Ma on quêl liès couéhet.
O glahar! etc.

Ah! guet méh ha guet dougeance,
Doh hou treid m'hum daul, men Doué;
N'em scoet quet én hou vangeance:
Seliet doh-eign guet truhé.
O glahar, etc.

Pardonnet, Tad a zoustér,
Pardonnet hoah d'hou croaidur;
Hou chervigé é peb amzér
Vou bremen é bigeadur.
O glahar! etc.

## EN INEAN E LAR QUENAVOU D'ER BED.

Ton : Faux plaisirs....

Faus joéieu, inour, gloér ha bobance,
Adieu d'oh eid er huéh dehuéhan;
Pèl-amzér, é sigur deverrance,
En e hoès me lorbet liessan.
Faus joéieu, etc.

Pèl doh-eign en trompus espérance
A gavouét én-ah me lehuiné;
Eurus vér guet-n-oh én apparance;
Mæs ne vé nameit chagrin goudé.
Faus joéieu, etc.

Guet en dud n'en dès quin meit louyage,
Fausoni, ivi pé fallanté :
O men Doué, me vou d'oh hemb partage :
N'en dès joé meit én hou caranté!
Faus joéieu, etc.

Bout hemb Doué zou ur stad miserable;
Bout hemb Doué! nitra ne hel pligein;
Er boén memb e gavan agréable,
Pe chongean é ma men Doué guet-n-eign.
Faus joéieu, etc.

Perac clasq en istim ar en doar?
Grad en dud e zou perpet chancus;
O men Doué, eurus en n'emb hou cár:
Hou crad hui n'en dé jamæs trompus!
Faus joéien, etc.

Ah! m'inean, queméret güel hou neige :
Ihuelloh é ma en eurustæt;
A huerço é omb ér bed a stleige,
Hemb tam lehuiné na patiantæt.
Faus joéieu, etc.

Ah! chongeamb ér joéieu éternel :
Crouéet-omb aveit monnèt d'en nean ;
Er joéieu ha madeu tamporel
N'hellant quet coutantein hun inean.
Faus joéieu, etc.

Guélèt Doué faç-oh-faç én é hloér,
Contamplein splandér é vajesté,
Ag é joé santein ol en doustér,
E hortan ér fin a mem buhé.
Faus joéieu, etc.

Faus madeu, inour, gloér ha bobance,
Adieu d'oh eit jamæs e laran ;
Ur méh-é rein d'oh er bréférance .
Doué hemb quin zou me fin dehuéhan.
Faus joéieu, etc.

## EN IHUERN.

DIVIS ÉTRE EN DUD BIHUE HAG EN INEANEU DANNET.

Ton : Péhet e mès a groaidur.

O ineaneu maleurus,
Zou bremen é creis er gloés,
En dès hou puhé cablus
Méritet d'oh eit jamæs ;
Laret t'emb, ah! laret
Péh sort poénieu e souffret.

N'en dès téad e hell larèt
Péh quer rust-é hur poénieu ;
Condannet-omb hemb remèd
D'en cahussan tourmanteu :
O tan-flam! tan celet!
Tud bihue, n'hun héliet quet!

Laret t'emb, tud criminel,
Hag e hré goab hemb arsàu
Ag en treu mad ha santel,
Hã hui e hra goab attàu?

Laret, etc.

Péh un tresol a vanjance
Ar-n-amb hun nès dastumet!
Flastret-omb idan puissance
Eu Doué hun nès dispriset!

O tan-flam! etc.

Hui péré guet en doujance
A hoapereah er réral,
En dès, énep d'hou cousciance,
Bihuet avel er ré fal;

Laret, etc.

É misq en dud hemb calon,
Én ihuern é omb taulet;
Doué eld é hériterion
N'en dès chet hun insàuet.

O tan-flam! etc.

Na hui ol tud a vobance,
A hloér hag a vanité,
Mèn é ma hou teverrance?
Mèn é ma hou lebuiné?

Laret, etc.

Ah! tremeinet-é hur gloér
Én un taul avel moguéd;
N'hun nès nameit disespoér
Hur bout sentet doh er bed!

O tan-flam! etc.

Hui péré mil ba mil guéh
E douié, e zissacré,
E vlasphémé hemb discuéh
Hanhue santel en Eutru Doué;

Laret, etc. 3*

Revou aveit birbniquin
Miligneêt hun toulereah!
Amen é toulamb hemb fin,
Guet counar doh hur folleah.
O tan-flam! etc.

Na hui, bugalé dissent
Doh hou mam ha doh hou tad,
Hui péré oé perpet uænt,
Pe ordrennent l'oh er mad;
Laret, etc.

Rac ma hun nès quel liës
Torret ou gourhemeneu,
Pihue e comprenou jamæs
Er vrasted ag hur poénieu?
O tan-flam! etc.

Hui, tad ha mam dissourci,
E lausqué hou pugalé
De vonnêt d'ou fantasi,
D'hum durul d'er fallanté;
Laret, etc.

Allas! é creis en tan-flam
Lodèc omb én ou zourmant;
Ha d'emb-ni, ou zad ha mam,
Ou malédiction e raut!
O tan-flam! etc.

Na hui, tud malicius,
Perpet prest de golérein,
Caloneu vanjaucius
Ha ne venué pardonnein;
Laret, etc.

Bremen un Doué é colér
Ar-n-amb hum vaugeou perpet,
Rac juget vou hemb doustér
En n'emb ne bardonnou quet!
O tan-flam! etc.

Na hui, paillardèd infâme,
Tud taulet d'el lousteri,
Guet Satan é creis er flamme
Peh recompance e hoès-hui?
Laret, etc.

Guet arrage ean hun tourmant,
Hemb reïn d'emb repos erbet;
Pligeadur ag ur momand,
Kirret é hès t'emb coustet?
O tan-flam! etc.

Pochardèd abominable,
En dès guet hou corvadeu
Laqueit hou tud miserable,
Groeit quement a béhedeu;
Laret, etc.

Ne honlennamb, ô maleur!
Eit distannein hur séhéd,
Nameit un dapennig deur,
Hag é ma d'emb refuset!
O tan-flam! etc.

Hui péré é covessat,
Dré véh e guhé fauteu;
Pé e dosté é goal-stad
De Jesus eid er receu;
Laret, etc.

Guet en ol, ô pebéh méh!
Hur fauteu zou hanauet;
Ouilem e hramb hemb discuéh
É creis en tan arriet!
O tan-flam! etc.

Ag en dôn ag hou misér,
Hoah ur huéh d'emb respondet:
Petra vou d'emb-ni gobér
Eit parrat a vout dannet?

Laret, ah! laret t'emb,
Penaus en hum salvehemb?

Hemb dalé, groeit pénigen,
Quitteit gronç hou fal vuhé;
Hag a zevri laqueit poén
De virèt lézen hou Toué :
Én tan-flam, mar sentet,
Birhuiquin ne gouéhehet.

# EN ÉTERNITÉ.

Coll e liran me ispríd, pe chongean, ô men Doué!
É poéniou e badou ol un éternité!
Er chonge-cé em dihun liès durand en noz,
Em zroubl abad en dé querclous él ém repos.

Quement péhour e za de verhuel ér pêlèd,
E zou a zirac oh eit jamæs forbannet :
Pêl doh-oh, ô men Doué! én ur tan éternel
É losquou eit jamæs er pehour criminel.

Hui e zou é Grouéour, ha jamæs n'hou cúélou ;
Hui e zou é ol vad, ha jamæs n'hou càrou ;
Én un tan allumet én hou prassan colér
Ne brei meit blasphémein é rage ha disespoér.

Bet pegours, ô men Doué! é hei er jamæs-cé?
Bet pegours é padou en ol éternité?
Goudé mil vlai passet?... Allas! pèl doh en nean,
Pibue e badou mil vlai ha dé ha noz én tan?

Goudé mil vlai passet én arrage noz ha dé,
Hag ean e achihuou er jamæs triste-zé?
Ha mil vlai tremeinet, hag ean e vou chué,
Tremeinet, ô men Doué! en ol éternité?

Arlerh m'en dou un ein besquet én é séhèd
Ol er mor hag en deur e zou ol dré er bed,
En ol éternité e vou hoah de zonnèt :
Mil ha mil vlai e basse hemb n'en dé commancet.

Deustou n'en d'on nitra nameit doar ha ludu,
Me gredou neoah conz doh men Doué, me Eutru;
Hag ean zou un arrest hemb retorn prononcet,
Ne vou quet a bardon eid en inean dannet?

Goudé m'hi dou souffret ha cand ha cand mil vlai,
Ah! n'hou pou quet, men Doué, nezé doh-t-hi truhé?
Jamæs, e laret t'emb, jamæs compassion,
En ihuern n'en dès chet na truhé na pardon.

Hoah ur guir, ô men Doué, a pe mès commancet;
Goudé m'en dou scuillet en inean-zé dannet
Treu assès a zareu eit beuein el er bed,
Hon Calon truhéus, hà hi vou hoah chairret?

Chairret-vou, e laret, jamæs n'hi fardonnan;
Eid un éternité hé fartage vou en tan:
Me Justice éternel jamæs n'hi ispergnou,
Nag elué me zruhé jamæs n'hi fardonnou.

Me gonzou hoah ur huéh, men Doué, ne fachetquet,
Ma ne vennet ma hei d'en nean guet en Æléd,
Distruget-hi shoel, eit ma cessou anfin
A ouilein dé ha noz én arrage, én anquin.

Quehet èl ma vihuein, e laret, hé vihuou,
Ha quehet èl ma vein, en tan hé anduron;
En tan hi honsumou dé ha noz hag hemb fin,
Hi goarnou attàu bihue eid attàn hi losquein.

Penaus!... ouilein, men Doué, quehet ma padehet!
Quehet ma vihuehet bout én tan interret!...
Troublet-é me speréd, fariet me ræson!...
Eit jamæs... tré vou Doué... ne houyan mèn é on!

Pligeadur ag er bed, kirret é coustès-té,
P'en dé ret ha ouilein an ol éternité.
Ur momand é pligès d'er péhour disquentet,
Hag aveit birhuiquin é vou eid oui losquet!

Na sconfusset ous-té eit-hou, éternité,
Pe zelès padein quehet avel un Doué!
Te fournis d'e justice amzér eit bum vangein,
Hag er péhour ingrat ne bréz quet er hárein!

Hui zou juste, ô men Doué, hag er jugemant-cé
Énep d'er béherion zou læn a huirioné :
Hui zou quer mad, men Doué, neoah n'hou cárér quet!
Perac n'hou cáramb-ni, ha ni vou ol salvet?

## PUARVÈD DÉ.

### ER MARHUE.

EIT GOULEN UR MARHUE MAD.

Ton Goelven.

Men Doué, me Hrouéour, me Zad,
Stouyet én hou presance;
Guet en dar ém deulegad,
Guet glahar ha dongeance,
Me recommand d'oh m'inean
Ér momand ma varhuein :
Jesus, ém ær deluéhan,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe zei d'em zreid chom redet
Ha d'em mambreu yeinnein,
Ha guet er goaid arrestet
Men goahyad crissein;
Ma vou mem boyage ér bed
Tostig d'achihue guet-u-eign ;
Jesus, én ær-zé calet,
Hou péet truhé doh-eign.

A pe zei d'em deulegad
Guet droug pèn bruménein;
D'en dé eid on tihouellat
Ha d'em sél guireuein;

Doh hou croéz é tesuran
Sellêt par ma hellein :
Jesus, ém ær dehuéhan,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe vou mem bèg digueoret
Ha divalàu é troein,
Ha ma vou me zéad spelhet,
N'hellein mui prononcein....
Pedet eid on, Mam de Zoué;
Jesus, deit d'em salvein :
En ær-zé læn a dristé,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe vou men diffren distreâuet
Ha men dènt é tùein,
Men divès yein dislihuet,
Guet er gloès é creinein;
Ma vou poén doh me sellêt,
Hirris é tostat d'eign :
Jesus, tosteit d'em gùélêt,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe vou mem bleàu hirrisset,
Guet huis é plotennein,
Ha men divouguèn clàuet
Guet er marhué é yeinnein ;
Men deourn, hemb harp erbet,
É clasq attàu harpein ;
Jesus, én ær-zé calet,
Hou péet truhé doh-eign.

A pe zei d'em bèg bont mud,
D'em discoharn bout boar,
Hemb allemand ag en dud,
Hemb sourci ag en doar;
Forcet de gùttat er bed,
Er momand e hortein :
Jesus, én ær-zé calet,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe vou me sperèd troublet
Guet cand mil chonge horrible,
Guet me fallanté passet,
Guet hou colèr terrible;
Ha guet ol arden Satan
E glasquou me lorbein :
Jesus, én ær dehuéhan,
Hou péet truhé doh-eign.

Pe zei d'em halòn fallat,
Ha guet poén rohquennein;
Me henal chom ha bèrat,
D'em foul-calon sallein,
D'em hourage bout uset,
Hag ol d'em nerh manquein :
Jesus, én ær-zé calet,
Hou pect truhé doh-eign.

Pe ridou, ém angoni,
Men dareu dehuéhan,
Agréet-ind, m'hou supli,
Eit golhein net m'inean :
Eit pénigen receuet
Ol er péh e souffrein :
Jesus, bean d'eign pardonnet,
Hou péet truhé doh-eign.

A pe doster m'amièd
D'em güélèt é tremén,
Ma creinein doh m'en güélèt
Flastret idan er boén;
Ma stouyeint ol affliget
Eit me recommandein :
Jesus, én ær-zé calet,
Hou péet truhé doh-eign.

A pe gollein me ræson,
Hemb allemand erbet,
Ma rohquennou me halon
Guet secousseu calet;

Ma vou casse bras ar-n-an,
Ma vanquou henal d'eign:
Jesus, ém ær dehuéhan,
Hou péet truhé doh-eign.

A p'arrihuon disparti
Er horv doh en inean;
Ma tarhou en iseli
En acqueu caleitan,
Ha m'incan peur én hirreah
De vonnét devat Doué:
O Jesus! d'hou ranteleah
Galhuet-hi guet truhé.

A pe yei anfin m'inean
Dirac oh, ô men Doué!
Eit guélét er hueh quetan
Sclærdér hou majesté:
N'hi forcet quet de bêllat
Doh-oh én hou colér;
Hou péet chonge é oh hé Zad:
Juget-hi guet doustér.

Digueoret dehi en nean,
Galhuet-hi devad-oh:
Hui zou hé fin déhuéhan;
Ne vou mad meit guet-n-oh;
Guet er brassan grêd hou,
É ereis el lehuiné,
Hi hou càrou, hou mêlou
Én ol éternité.

+++++++++++++++++++++++++++++++++++++

ER BÉ.

Ton: Arrête ici, passant.

Arest amen, passant, sell erhat er bé-men,
Mèn é on bet laqueit goudé er vuhé-men,
Te zei ehué, quênt ma vou pêl amzér,
Himhue, marcé arhoah, ne houyès quet en ær.

Pe oen abaih er bed, é creis me youanquis,
Mem boé nerh ha courage, isprid ha vaillantis;
En ur momand, dispartiet on bet
Doh peh-tra just avel pe ne ven jamæs bet.

Peb dén zou ar en doar zou ret dehou merhuel;
Er hurioné-zé zou barb er Scritur-santel:
N'en dès bet hoab dén quit a guement-cé,
N'en dès nitra surroh, ne vei quet té ehué.

A pe oen ar en doar bihue ha yah é quêrhèt,
Ret-oé bet t'eign quittat quérent hag amièd;
El-cé von ret quittat ol ha ceré
Ha donnèt èl on-mé d'hum asten én ur bé.

Deês ém bé ur momand, dischenn, mé ha couvi;
Ne huélei meit isquern, prinimèd ha breinnoni;
En péh ma ous, guéharal me zou bet,
Hag èl on vei imbèr màgadur d'er prinhuèd.

Én ouaid a huarzéc vlai beta tregond passet,
N'em boé chonge a nitra meit a hèli er bed,
Er guisieu, er gloér, er vanité;
Ha bremen n'en dès tra trahèccoh eid on-mé.

Me mès clasquet èl ous quement sorte madeu,
Ridet er sônnerion, en imbad, er festeu;
Mæs sell bremen, quênt lemel a dal on,
D'hout a t'hellé larèt d'unan-benac pihue-on.

N'ancoéhês birhuiquin er péh e lès guélet:
Er peur hag er pinhuiq zou ret dehai donnèt;
Hum chonge enta quênt quittat a vamen,
Hac marcé, quênt ur mis, é vei guet-n-eign amen.





BOÉH EN INEANEU AG ER PURGATOÉR.

Crechénion, hun amiéd,
É omb ér purgatoér dalbet,
Hag a huerço goal dilézet :
Ni hou supli, hur secouret.

Quehet ma omb bet é buhé,
Doh-oh hun nès bet caranté;
Bremen doh-emb ingrat ne vet:
Ni hou supli, hur secouret.

Hun tourmanteu e zou brassoh
Aveit ma fehemb laret t'oh;
É omb é penigen calet :
Ni hou supli, hur secouret.

Durant ma oh coutant, joéius,
É omb én ur stad truhéus,
Hemb arsâu, losquet, tourmantet;
Ni hou supli, hur secouret.

A bep tu d'emb n'eu dès meit tan,
Tan diar-hlué, dianneu tan;
Én é greis é omb arriet:
Ni hou supli, hur secouret.

N'hellamb quet dré hur pedenneu
Bihannat tam hur poénieu;
Na Doué doh-emb ne cheleu quet:
Ni hou supli, hur secouret.

Mæs étré-z-oh, credet parfæt,
Ou hibannat æs e hellet;
Doh-emb enta truhé hon péet :
Ni hou supli, hur secouret.

Eit goutantein justice hun Doué,
Aveid omb-ni pedet bamdé;
Dré aluzon, mar hur bâret,
Ni hou supli, hur secouret.

Eid omb laqueit overenneu,
Aveid omb hoah groeit yunieu
Hag é quement ma hellehet,
Ni hou supli, hur secouret.

A pe vehemb diboéniet,
Birhuiquin n'hou ç'ancoéhemb quet;
Dré garanté, hun amied,
Ni hou sup li, hursecouret.

Mar hun tennet a greis er gloès,
Eid oh é pedehemb hemp cess,
M'hou pou ér fin ag hou puhé
Hou lod a ranteleah en Né.

Diboéniet enta, mem bredér,
Inceneu queah er purgatoér;
A greis en tan-flam hou pedant:
Ah! reit dehai soulagemant.

Doh-t-hai enta ne veèh quet cri,
Crechénion, mé hou supli;
Brassan alézon zou ér bed
Zou secour er ré tremeinet.

+++++++++++++++++++++++++++++++++++++

## DE PROFUNDIS.

Ton : É ba d'aclibhue, Ham truhéus.

Men Doué, trema-z-oh é crian,
A greis men dónnan poénieu,
Hag a galon en hou pedan,
D'em cheleuèt én dobérieu (*bis*).

Pligeèt guet-n-oh, Doué truhéus,
Digueor hou scoharn ha cleuèt
Boéh me fedennen birvoudus,
Deust, allas! n'er méritan quet (*bis*).

Mar sellet tost, Roué souveræn,
Doh me féhéd, doh me malice,
O Doué, pihue e hellou sqoten
Rustoni calet hou justice (*bis*)?

Mæs hou toustér zou bras, men Doué:
Hou ç'ol joé-hai zou pardonnein.
Diarben hou lézen elué
Pardon guet-n-oh hoah e hortein (*bis*).

En hum zalhet en dès m'iné
Hemb couéh abarh én défiance;
Doh em bout chonge a gonzeu Doué
É ma sonncit bras m'espérance (*bis*).

A zé quetan er vubé-men
Bet en noz ag er marhue scontus,
Ni tud cablus, groamb pénigen,
Ha sellamb doh Doué truhéus (*bis*).

Rac ur vamen a gompassion
E zou én-hou en hun audret,
Ha larganté ha rédamption
En devou aveid omb perpet (*bis*).

Rac-cé, mar covessamb guet quæ,
Ha mar troamb caiu d'hur péhedeu,
Ni vou délivret a nehai
Guet é hræce hag é remædeu (*bis*).

Reit peah ha repos éternel,
Ra casset aveit birhuiquin,
Men Doué, hou ç'ineaneu fidel,
D'en nean, bro er sclærdér divin! (*bis*).



## PUEMVÉD DÉ.

### ER JUGEMANT GENERAL.

Ton : J'entends la trompette.

Me gleu en trompet é cornal,
E gri : *ô tud varhue, ol sauet!*
Én ur sèl é voéh rust, èl gurun é hrondal,
Dirac trône hur Barnour e dolpou ol er beð.

Me gleu en trompet é cornal,
E gri : *ô tud varhue, ol sauet!*

Me gleu ur trompet quen terrible,
Ma hra d'en doar ol dassonnein;
Me gleu ur sòn quer spis, me gleu ur brud horrible,
E hra d'en ucan, d'en doar ha d'en ihuern creinein.
Me gleu, etc.

Creinet, pêherion criminel,
Creinet; prest-é Doué de zonnêt :
Ag é berh, tud cablus, é hramb d'oh er brézel;
Ne vou quet pêl é tei, ha condannet vehet.
Creinet, etc.

Deit ol de gleuêt hou santance;
Hou Juge e zei én ur momand :
Caër bou pou clasq achap, ne vou mui retirance
Roué, pobl, bras ha bihan, deit ol d'er jugemant.
Deit ol, etc.

Ol Sænt, deit ag hou rang ihuel;
Æléð, héñet er Barnour :
Deit, tan, gresil, brogon ha tampeste cruel;
Sàuet, splannet, losquet, punisset er pêbour.
Ol Sænt, etc.

Corveu, hum hroeit èl a gommance.
Doh en ineaneu-hont hou poé :
En nean pé en iliuern e vou hou recompance :
De unan ag en neu é yehet ol guet-hai.
Corveu, etc.

Deit ol ag en ablm horrible,
Deit ol, diauléd, guet ou ç'ardeu :
Ar er ré zou dannet, groeit bremen hou possible,
Eit jamæs ar nehai dastumet tourmanteu.
Deit ol, etc.

Dihoal doh ur momand quer garhue,
Dihoal, ô pêhour malenrus!
N'en dé quet cousquet-é, mæs deja é ma marhue
En hani ne zihun guet un trous quen eahus.
Dihoal, etc.

Me gleu en trompet hag e lar :
Hum zalhet prest é peb momand :
Hum juget, ha oulèt hou lauteu guet glahar,
Ha ne gremehet quet, pe zei er jugemant.
Me gleu, etc.

---

## ER JUGEMANT PARTICULIÉR.

Me houér : ret-vou merhuel ha quentêh boutjuget;
Ret e vou quittat tout, larét adieu d'er bed;
Chairrein hun deulegad doh ol sclærdér en dé,
Ha dischen én dondæt ag en éternité.

Mar dé spontus er marhue arlerh ur fal vuhé,
Hoah é vou spontussoh er péh e zei goudé;
Hur momand dehuéhan e douchou er momand
Ag un éternité a joé pé a dourmant.

Er momand-cé vou douce aveid un inean mad;
Er momand-cé vou rust eid ur pêhour ingrat;
Hobéreu peb-unan hemb quin en héhou :
Doh ma veint droug pé mad, salvet pé dannet vou.

Ha Doué, hemb n'er guélou e hrei debou santein
Pouvoér é vajesté, hag é zroèd d'er jugein :
Quement-cé e vou groeit én ur bèrig amzér ;
Rac hun Doué zou presant ne vern mèn é varhuér.

Douémemh, d'en inean-zéne hraquet mui d'antand
É ma Doué a zoustér, un tad mad ha patiant :
Mæs un Doué ol-buissant, mæs ur juge hemb truhé,
Hag e examinou pèn-d'er-hèn hé buhé.

Aveid un inean peur, calusset ur momand !
Quitteit hi dès hé horv guet gloès ha guet tourmant,
É tihoueldæt er marhue én un taul discarret,
Blaouahet hag eunus hemb assistance erbet.

Tout hi devon quitteit, ha quittelt vou guet tout,
Pe vou laret : marhue-é, a pe vou reit de hout
Er guével d'hé hérent, d'he amièd souéhet,
Ind e zei de huélèt hé horv deja yeinnet.

Lod e héhou hoah er horv-cé bet en doar,
E scuillou martezé ul lom benac a zar,
Pé guir, pé faus dareu ; rac hessan en dud
Ne chongeant meit én treu, eit rannein guet tabut.

O dehuéhan momand ! terrible eid un inean !...
Ar vorden en abim lausquet vou hi hunan !
Quitteit hi dou en doar, en nean vou hoah chairret !
Crial misericorde : en amzer vou passet !

Guet er Sænt hag Ælèd n'en dé mui secouret ;
Guet er Huérhiés Vari n'en dé mui assistet :
Mar hellant hur secour a p'en d'omb é buhé,
N'ou dès chet de sellèt ar jugemant un Doué.

En œvreu mad e hrér eid er ré tremeinet
E verra purgatoér er ré zou poéniet :
Mæs en ol é pedein eid unan criminel
N'er mireint quet a gouéh én tourmant éternel.

Me hum gavou, arlerh me zermén dehuéhan,
Abandonnet guet tout, guet en douar guet en neant!
Mé ha me juge hemb quin, me juge hemb quin ha mé!
Mé hemb recour erbet, ha me juge hemb truhé!

Ol er péhig a vad em bou bet groeit ér bed
E gonzou aveid on pe zei d'eign bont juget;
Ol en droug em bou groeit durand ol mem buhé
E gonzou énep t'eign é jugemant men Doué.

o‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡o

## EN NIHUE SANTANCE DEHUÉHAN.

Eahusset ur momand eid un inean cablus,
Ha doh sclærdér un Doué en hum buél hemb excus,
Ar vorden en abime é creinein guet dougeance,
Avel un tarh-gurun é cleu spis hé santance!

Téhet, *pélleit doh-eign*, hui inean *miliguêt*,
*D'en tan* ag en ifuern a huerço *preparet*
*D'en diaul, d'é gansorted* ha d'er ré criminel :
Hou lod e vou guet-hou én ur flamme éternel.

Chonge eahus! hå penaus en e mès-mé bihuet
Én ur stad maleurus, hemb dougein bout juget?
En amzér e dosta, arrihue e hrei quênt-pêl
Ma cleuein prononcein me santance éternel.

*Pélleit*, mar d'oh cablus, e larou d'eign men Doué,
*Pélleit doh-eign : d'en tan* eid un *éternité!*
Péllat doh-oh, men Doué, hemb james espérein
É hellein guet er Sænt hou carein ha mélein!

Péllat doh-oh, men Doué! eid oh é oen crouéet,
Ha n'em hanhuet hinihue meit inean *miliguêt!*
Péllat doh-oh, men Doué, ô pebéh ur glahar!
D'en tan ag en ifuern! ô tourmanteu hemb par!

O chonge blaouabust eurus hoah mar chongeau.
Dihoal ahoel bremen ne gouéhéhé ar-n-an!
Mar dé cahus er chonge, en disparti cruel
E vou goab, hag open, eu tourmant éternel!

Revehet, ô men Doué, mil guéh tragairéqueit!
Ne fall quet d'oh me holl, hui e hoes m'en gorteit;
Mar changean a vuhé, me mès hoah esperance
Ne gouéhou quet ar-n-an er bouis ag hou vangeance

Deustou ma véritan bout miliguel guet-n-oh,
Espérein e hran hoah receuein hou pennoh:
Ah! me changeou a grén inem buhé miserable,
Eit ma cleuein guet-n-oh er houvi amabile.

*Deit*, e larchet-hui, *deit*, incan *beniguet*,
*Ha possidet el léh e zou d'oh preparet:*
*Bet én distéran tra é oh bet d'eign fidel*,
Aveit hou recompance, *deit d'er joé éternel.*

O momand caër eid on, bout galhuet devat Doué!
Sur vein; tremeinet-vou danger, trabil, tristé;
Feahet em bou er bed ha feahet Lucifer,
Hag hum feahet mé-memb, eurusset ur victoér!

Pe vehé léh de chiff é creis el lehuiné,
Anquin vehé guet-n-eign n'em behé ém buhé
Grocit meit un nitraig eit Doué, é compaiage
Doh er bonheur hemb fin e ra d'eign eit partage.

*Deit*, incan *beniguet*, *d'er joéeu ag en nean!*
Téhet, *pélleit doh-eign*, hui *miliguet*, *d'en tan*:
Chetui en nihue santance, padein e reint perpet:
Péhani e vou d'eign! sihoah! n'er gouyan quet.

Hui e ra d'eign de choès, ô men Doué truhéus!
Choès cahus, mar groan fal; mar groan mad choès eurus!
D'eign-é sellét a dost: hum drompein zou calet:
El lod mailhan e varhue revé m'ou dès bihuet.

Penaus é vihuan-mé? penaus é ha guet-n-eign?
Me é ma me surté pe zehé er marhue d'eign?
Me surté zou, men Doué, hou toustér, hou truhé:
D'eign-é jugein n'en d'on meit ur yoh fallanté.

Mé hum jugeou enta, eit ne vein quet juget;
Ha mar hum gondannan, ne vein quet condannet:
Ya, me juge é on un mean miserable:
Mé hum gondan d'hobér ur bénigen dalhable.

PEDEN ER PÉHOUR HAG E ZISTRO DOH DOUÉ.

Doué a visericord,
Receuet ur péhour
E glasq guet-n-oh confort,
En dès doh-oh recour:
Deah eit-hou secourable
É creis é visériou;
Guet un dorn charitable,
Gùelleit d'é houlieu.

Doh hou lézen santel
A huerço revoltet,
Avel ur hrimmel,
Me géré er péhet:
Collet mès m'innoçance
Ag en ouaid tinérran;
De gand ha cand offance
M'hum daulé a vihan.

Sâmet a bep sort crime,
Me vérité, men Doue,
Conéh, allas! én abime
Ehid un éternité.
Hemb dougein hou colér,
Mé mès attau bibuet;
Mæs neoah me espér
En eu fardonnehet.

Ya, Tad amiable,
Hui e ra bean pardon
D'er péhour miserable
Hum rant a huir galou :
Carguet a gonfiance,
Ah ! m'hum daul doh hou treid :
Arrestet hou vangeance,
Me fanteu ancoéheit.

A pe daulan ur sèl
Ar mem huhé passet,
Guet un anquin cruel
Me halon zou trézet ;
Penaus én hou presance,
O me Zad, quel lies
E mès-mé hemb dougeance
Credet péhein quen æs !

Me halon, guet glahar
Huannadet noz ha dé ;
Men deulegad, guet dar
Oullet me fallanté :
Guet ur vuhé infâme
Él e mès conduyet,
Ne vein jamæs divlame,
Ma n'hi ouilan perpet.

O men Doué, m'hou conjur,
Sellet-mé guet truhé :
Me zou hoah hou croaidur,
Deustou d'em fal vuhé ;
Me zistroa, hui er gûél,
Doh-oh hoah, ô me Zad !
Doh-hui, péhèd marhuel,
Me renonce aveid mad.

O péhèd miserable,
Mar e mès hou càret,
Ne vennan mui dalhable
Meit hou cassat perpet ;

Bout de Zoué hemb partage,
Hemb quin e zésiran;
Er hârein davantage
Er bed-men hag én nean.

## HUÉHVÉD DÉ.

### HUANNADEU EN INEAN

PÉHANI E VEN DISTROEIN DOH DOUÉ.

O grèd nerhus, desir santel!
O me Jesus, ne mès chet hou càret!
Mes bremen me vou d'oh fidel:
Me halon (*bis*) oit mad zou changet.

Mar hirvoudan é creis me foén,
O me Jesus, eid oh é hirvoudan;
Hou caranté e hell souden
Consolein... er gloès e santan.

Consideret ol me misér,
Sellet men dar, n'hellan quet ou séhein;
O Jesus, perpet dambonér,
Guet truhé... sellet hoah doh-eign.

Douceit hou colér ha vangeance;
Jesus, pardon! m'er goulenn guet glahar;
Hemb-z-oh é ou hemb espérance:
Quéméret... truhé doh men dar.

Guir-é: me zou ur miserable;
Ne véritan nameit punition:
Me mès, ô Salvér adorable,
Refuset... rein d'oh me halon.

Mar couéh ar-n-an ol hou vangeance,
D'eign-é souffrein; just-é ol hou tauleu :
É léh hou carein, m'hou g'offance ;
O péhéd... caus-ous d'em dareu !

Mar da d'oh héli hou justice,
Ah ! collet-on, me maleur zou sur d'eign,
Me huél me zourmant ha supplice :
Ah ! Salvér... deit hoah d'em salvein.

Oh, péh caranté ! péh doustér !
Cheleuet-on : Jesus e sell doh-eign,
Ha prest-é é Galon tinér
D'ancoéhat... tout eit pardonnein.

## CARANTÉ É QUEVÉR JESUS.

Ne gonzet quet mui d'eign a bligeadur er bed,
Ne gâran meit Jesus, ne gârein quin perpet :

Jesus me haranté,
Hag én noz hag én dé.

Me Jesus, hni zou douce ha hui zou truhéus ;
Me Jesus, hui zou mad, hui zou carantéus...
Jesus, etc.

O me Salvér Jesus, hui-é e zesiran,
Hui-é me haranté, én-oh é espéran :
Jesus, etc.

Bet bremen, me Jesus, me mès hum abuset
Gnet affœrieu en doar, en dès bet m'en dallet.
Jesus, etc.

Mæs hinihne eit jamæs me ra d'oh me inean,
Me horv ha me squéndeu; pligein d'oh e glasquan ;
Jesus, etc.

Pligein d'oh er bed-men hemb quin e zesiran ;
Hou carein a galon er bed-men hag én nean :
Jesus, etc.

O pebéh madeleah, me Salvér Benignet,
En devout bet donguet er bouis a me féhéd,
Jesus, etc.

O pebéh caranté e boès bet ém hevér,
Én ur souffrein er marhue aveid on, me Salvér !
Jesus, etc.

Aveit m'en délivrein ag er flamme éternel,
Hui e hoès anduret tourmanten quer cruel :
Jesus, etc.

Oh na cahnsset-é er péhéd miliguét,
E zou bet caus de varhue me Salvér beniguet !
Jesus, etc.

Red-é gobér enta brézel continuel
Ér pnar horn ag er vro de bep péhéd marhuel :
Jesus, etc.

Un anquin bras e mès em bout hou ç'offancet,
Me Jesus zou quer mad, quen dign de vout caret !
Jesus, etc.

Me hrata dré hou cræce, me Jesus, hnm virêt
Épad ol mem buhé doh peb drong ha péhéd :
Jesus, etc.

Sellet bremen doh-eign, me Jesus, guet truhé;
Reit t'eign græceu nerhus er rest a mem buhé :
Jesus, etc.

Me larou guet Sant Paul d'er péhour maleurus :
Miliguét-vou mil guéh en n'emb ne gâr Jesus :
Jesus, etc.

Aveid oll-hui hemb quin é tesiran bihuein,
Hou cârein ha merhuel, merhuel eit hou cârein :
Jesus, etc.

Na scuêhet on ér bed!...m'hou corto guet hirreah,
O dé caër hag eurus, e zigueor Ranteleah
Jesus, etc.

Revehet, me Jesus, ol un éternité,
Mélet, trugairéqueit hag én doar hag én Né :
Jesus, etc.

## PENAUS GOBÉR PÉNIGEN.

EN INEAN.

Jesus adorable,
Penaus é hrein-mé
Pénigen jaugeable
Doh me fallanté ?
Jesus, me Salvér,
M'hou pèd d'em disquein
Penaus hi gobér
Eit hum acquittein.

EN INEAN.

Groeit hou poé ur yun
A zeu-nigueênd dé,
Me venn peb suhun,
Durant mem buhé,
Ar vara ha deur
Yun, mar goulennet,
Ah! d'un inean peur,
Jesus, rescondet.

JESUS.

Nonpas, me hroaidur,
N'er goulennan quet;
Me venné andur
Rac ma hoès péhet;

Mæs beah én éhuéh
Doh er gourmandis,
Acquitet perhuéh
Yuneu en Ilis.

Jesus.

Mar groet abstinance,
Groeit-ean guet avis :
Choéget eit bihuance
Hemb quin er requis ;
Memb un dra distér
E ziovirel,
Mar dé eit men gloér,
Vou recompancet.

En Inéan.

Hou Corv adorable
Zou bet flagellet ;
Me horv miserable
E vou dispennet :
Mar dé necessær,
Er gobér e hrein ;
Jesus dambonær,
Ah! rescondet t'eign.

Jesus.

Nonpas, me hroaidur,
N'er goulennan quet ;
Mæs hum hoarnet pur
Tré ma vihuehet ;
Ferme én honestis
Réglet hou conzeu :
Jamæs fal hantis,
Jamæs fal gesteu.

Jesus.

Mar fall d'oh open
Paiein hou telé,
Aveit pénigen
Hou péet soign bamdé

D'offrein d'hou Cronéour
Hou ç'ol trebilleu,
Hou poén ha labour,
Peb sort pedenneu.

En Inean.

Hou teourn santel
E zou bet tachet :
Me ré criminel
Ne veint-ind trézet?
Doucoh vou er gloès
Eid en tan cahus,
Ha m'er groei dré choès
Mar el lar Jesus.

Jesus.

Pas, inean fidel,
Jamæs n'el larein;
Mæs, hui e hrei gùel
Mar sentet doh-eign :
Guet-hai d'en dud queah
Reit alézoneu,
Ha guet madeleah
Séhet ou dareu.

En Inean.

Ha hui e houlenne
Mar varhuein ér groéz?
O Jesus! me venne,
En drespet d'er gloès,
Gobér me fossible
Aveit reparein
Ur vuhé terrible
Passet é péhein.

Jesus.

Nonpas, me hroaidur,
Hui e houlenn rai;
Mæs guet pligeadur
Souffret hui chué,

Er hroézieu distér
E zégassein d'oh ;
Ha beah ém hevér
Caranteussoh.

EN INFAN

Salvér adorable,
Hui e bardon bean
D'ur peur miserable
En delé brassan ;
É léh poén hemb fin
Em boé méritet,
Joé eit birhuiquin
Zou d'eign promettet.

EN INEAN

Ah! pihue e refuse,
Jesus, hou cârein?
Pihue e gav excuse
Eit hum exantein?
Mé oul guet glahar,
Rac n'hou cârér quet!
Ah! en n'emb n'hou câr
Revou miliguét.

---

## HUANNADEU EN DÉN JUST

É CREIS ER BRÉZEL EN DÈS D'HOBÉR.

Ridet, ridet men dar,
Penaus nempas ouilein?
Ne gavan ar en doar
Meit dangér d'hum gollein.

O me Hrouéour,
Deit, deit bean d'em secour!
O me Salvér,
Tennet-mé a zangér!

Me horv, er bed, en diaul,
Ou zri en dès touïet
En ou dé ol d'un taul
Ou zri me attaquet.

O me Hrouéour....

Diabarh, dianvès
Ne gavan meit dangér,
Ha me sperèd dïæs
Ne houér petra gobér.

O me Hrouéour....

Me huél eu nean èl hoarn,
Calet doh me foénieu;
Quenevé Doué em goarn,
Me hrehé blasfémeu.

O me hrouéour....

Er bed zon èl ur mor
A dampesteu goleït;
A bep tu é tigueor
Eahus idan me zreidt

O me Hrouéour....

Caër e mès clasq confort
Guet eu dud ag er bed,
Ne gavan guet peb sort
Meit daugér a béhèd.

O me Hrouéour....

Me horv d'er bénigen
Mar fall d'eign er pleguein,
E chiff gronce, ha ne venn
Meit hum zivertissein.

O me Hrouéour....

A pe fall d'eign schuel
Me sperèd trema Doué,
N'hellan quet en derhel,
Quer scan avel m'en dé.
O me Hrouéour....

Me chongeu digampen,
È léh en treu santel,
Ne zégassant em fèn
Nameit cant bagatel.
O me Hrouéour....

Men goahan anemis
Dré-men zou me halon;
Ha doh-t-hu, hemb avis,
Mar sentan, collet-on.
O me Hrouéour....

Me gassa hag e gâr
Ar un dro er memb tra;
Me mès quæ ha glabar
Ag en droug, ha m'er groa.
O me Hrouéour....

Bonheur en dud santel
E hra d'eign huannadein;
Ha me hra er hontrel;
Er péhèd e blij t'eign.
O me Hrouéour....

Dén mil gùéh maleurus!
Ah! pihue em délivrou
Ag ur horv quer cablus?
O me Jesus, hui vou!
O me Hrouéour....

Hui hemb quin dré hou græce
E hel m'en goarantein;
Me venn pedein hemb cesse
Aveit hi obtenein.
O me Hrouéour....

Hanval-é peb crechén
Doh un dén ér brézel ;
N'en dou er gonrônnen,
Ma n'en dé bet fidel.

O me Hrouéqur....

Conrage enta, m'inean,
Hur poén o dremeinou
Ha Doué, é lein en nean,
Un dé hur hourônnou.

O me Hrouéour....

HIRVOUDEU CARANTÉUS TREMA HUR SALVÉR.

Me gav hir en amzér
E dremeinan ér bed,
Ma ne mès me Salvér
D'em honfortein perpet.

Quêrhet, m'Æl-Gardién,
De larèt d'em Jesus,
Hemb d'hou é on é poén,
Disconfort, hirvqudus.

Pêl doh Jesus em hâr,
E gâran drest en ol,
Ne gavan meit glahar :
Me chongé é han de goll.

Quêrhet, m'Æl-Gardién,
De gavouét me Jesus,
Ha presantet me foén
D'é Galon truhéus.

Solitet-on hemb cess
D'en tantationeu :
M'anemisèd em fress
De gouéh ón ou laceu.

Querhet, m'Æl-Gardién,
De gavouet me Jesus,
Ha presantet me foén
D'é Galon truhéus.

M'anemis én arrage
E glasque me feahein :
Prest-on de gol courage,
Ma ne za secour d'eign.

Querhet, m'Æl-Gardién,
De laret d'em Jesus
Dont d'em zennein a boén
Guet é hræceu nerhus.

M'inean peur dihoarnis
A hræce hag a secour,
E greine hag e hirris
Guet eun a me zreitour.

Querhet, m'Æl-Gardién,
De laret d'em Jesus
Dont d'em zennein a boén
Guet é hræceu nerhus.

Penaus bout hemb dougeance
E creis m'anemisèd,
Ma ne mès assistance
Er vamen a burtèd?

Querhèt, m'Æl-Gardién,
De laret d'em Jesus,
Hemb d'hou é on é poén,
Disconfort, hirvondus.

Me hirvoud d'em Salvér
Sur guet brassoh hirreah,
Eit no rid én tuémdér
Ur harhue aben d'er hoah.

Querhet, etc.

Lar dehou me martir
E zou é garanté :
N'hellan en diovir,
M'er hlasque noz ha dé.

Querhet, etc.

Evel un druhunel,
Ne hrau meit huannadein
D'em Jesus zou rai bêl
Ne za d'em visitein.

Querhet, etc.

É garanté santel
Regresquou ém ineau,
Quen ne zel d'eign merhuel
Aveit monnet d'en neau.

Querhet, etc.

O eurustèd hemb par!
Pegours vou er momand
Ma séhehet men dar,
Ma torrehet me hoant?

Querhet, etc.

Pliget guet-n-oh imbèr,
Salvér caranteüs,
Me zennein a visér
Eit bout guet-n-oh eurus!

Querhet, etc.



## DÉ ER GOMMUNION.

### HIRREAH EN INEAN DE RECEU JESUS.

TON : O grèd aerbus ...

Guet hirreah m'inean bou tesir :
Douce Jesus, pegours é tehet-hui?
Bout hemb oh e zou hé martur :
Deit, Jesus (*bis*), deit, sonlaget-hi.

Me halon zon yein ha ponnér :
Jesus, hemb oh dihoust-on noz ha dé ;
Hou presance e hra gùtr tnèmdér :
Deit, Jesus (*bis*), reit t'eign caranté.

Un avad-on fariet a hél :
O Bugul mad, laquett-mé én abri
Doh connar el lonnéd cruel :
Deit, Jesus (*bis*), casset-mé d'hou ty.

Un dal-on ; ém anquin me grie :
O me Salvér, sellet-mé guet truhé :
Mab de Zavid, mab de Varie,
Ma buélein (*bis*) guet lagad er Fé.

Ur hlan-on : men droug zon dalhable ;
Mæs guet ur gnir hu e hell m'en guellat :
Hemb oh, médecin charitable,
Paré-on (*bis*) ém gloés ha huannad.

Peur-on, scoein e hran ar hou tor;
Hou péet truhé doh me oi peuranté :
En nàn ha séhéd em devor ;
Accordet (*bis*) t'eign hou charité.

Hui zou mem bonheur véritable,
Me ol tresol ha consolation :
Me slad, hemb oh, zou miserable ;
Deit, Jesus (*bis*), é creis me halon.

N'en d'on quet dign, ô Doué santel,
De dostat d'oh, ah! n'er méritan quet :
Laret ur guir, hou conz e hell
Consolein (*bis*) m'inean affliget.

Dé eurus, dé læn a zoustér,
Pe receuamb Jesus én hur halon!
Tinérret dareu e scüillér
Guet confort (*bis*) ba devotion!

## QUÊNT HA GOUDÉ ER GOMMUNION.

### QUÊNT.

#### PÉH QUER CAER DONÆSON E RECEUAMB ÉR COMMUNION.

Ton : Santès Mari, Mam Doué.
Pé . ton nehué.

Ælèd ag er Baraouis, bèh souéhet d'en inour
E ra d'emb ér Sacremant Jesus hur Rédamptour ;
Ur huéh, avet hur preneiu, en dès bet hum hroeit dén,
Hag aveit dont d'hur mâguein, hemb araù é tischenn !

Cronéour en nean hag en doar, ar en autér bamdé,
Dré gonz nerhus er béleg, zou crouéet a nehué ;
Un Doué, hag e zou hemb fin ihuelloh eit peb tra,
En hum izella idan apparance er bara !

Un Doué ha né chanj jamæs, na ne hell quet changein,
Un Doué e zoug ol er bed, hag hemb jamæs scuéhein,
E lausq deourn er béleg d'er hass avel ma car,
Lid antréein é calon er peurran ar en doar!

O mystér, en ihuellan ag en ol mystérieu !
O burhud, er souéhussan ag en ol burhudeu !
Er memb Doué e zou én nean, én tu dehou d'é Dad,
Ar un dro, eit hur mâguein, e chom guet-n-emb dalhmad !

Naren : aveid ou devèd er gùellan bugulion
N'en d'int quer sourcius, quen tinér a galon !
Naren : eid ur mab uniq, hé ol confort ha joé,
Biscoah mam n'hi dès discoeit quement a garanté !

Penaus é eredehemb-ni tostat d'oh, ô Jesus !
Arlerh m'hun nés conduyet ur vuhé quer cablus ?
Penaus é eredehemb-ni, d'hou teulegad quer pur,
Presantein hur baloneu læn a gouciadur ?

Neoah pe ordrénet t'emb donnèt ol d'hou receu,
Guet ur guir, ni hou auph, gùelleit d'hun ineaneu ;
Reit t'emb ur fe bihue ha ferm eid oh ér Sacremant ;
Reit t'emb ur gùir gonfiance, ur galon berhuidant !

Pebéh consolation, épad hur perhindèd,
Torrein guet-n-oh, pe garamb, hun nân hag hur séhéd !
Na pinhuiquet un trezol aveit queah peuerion !
Na brasset ur vadeleah aveit queah péherion !

Hoah ur momand, ô men Doné, hag é hein doh hou taul !
Hoah ur momand, me Salvér, hag é vehat t'eign ol !
Hou ç'inean doh me inean quentéh en hun joéntou,
Ha guet men Goaid ém mambreu hou Coaid-hui a ridou !

Ah ! reit t'eign hou tivaskél, Ælèd perpet grèdus,
Aveit ma neijein ahen étré divréh Jesus !
Deit, men Doué ! deit, me Salvér ! sellet-mé guet trubé !
N'helian quet hou tiovér ! deit anfin ém iné !

GOUDÉ.

O doustér ! ô lehuiné ! ô joé delicius !
Bremen enta ém halon é repos me Jesus !
Guet é garanté santel ne bad mui me inean !
Tanhouat e hran ar en doar peah ha bonheur en nean !

Mil bennoh, ô me Salvér, revou d'oh daccoret !
Revou d'hou ç'Hanhue é peb bro gloér hag inour perpet !
Biscoah n'en dés bet gùelèt, na birhniquin na vou,
Ur bobl hag en des un Doué quer mad, quen tost dehou !

Penaus e mès-mé guellet méritein en mour
De chervij de zamenranç, de balæs d'em Hroucour ?
A beban é ta d'eign-me er græce hag er bonheur,
M'en dès bet prezet donnèt devad on, péhour peur ?

Biscoah, é héh er bed guet é ol folleahen,
Biscoah, é creis é volunce hag é bligeadurieu,
N'en dé bet hoah quen eurus, quer coutant me halon
O men Doué, na doucet-oh eid on ér gommunion !

Petra e rantein-mé d'oh aveit hou ç'ol madeu ?
Penaus hou trugairecat eit quement a hræceu ?
Deit, ol Sænt ha Santésèd, deit, ol Æled en nean,
Ha mélet Doué aveid on guet er gred tinérran.

Cleuèt e bran, ô men Doué ! hou poéh nerhus ha douç,
E conzein doh me halon, é larèt t'eign hemb trous :
Ne boulennan quet guet-n-oh hou tanné, hou pube,
Ne boulennan, me broadur, nameit hou carante.

Allas ! ne gredan mui d'oh offrein me haranté,
Arlerh quement a fauteu, quement a fallanté,
Mæs bremen, p'er goulennet, eit birhuiquin m'el lar :
O Jesus, ô me ol vad, a greis calon m'hou car !

Pliget guet hou madeleah, Salvér caranteus,
Tuiel ar hou servitour boah ur sèl truhéus,
Pliget guet-n-oh én bènt mad canderhel é baseu,
Hag, ér fin ag e vuhe, ar galhuein d'hou joéieu !

---

QUÊNT ER GOMMUNION.

O na hirret un noz ! pegours é tei en dé,
Eit ma hein de receu Jesus me haranté ?
O na hirret un noz, etc.

Dihousq ha sàu me horv, damb de gavouèt Jesus ;
Me gleu a men gulé é voéh caranteus.

Pegours é vein arrihue ? ô hènt, hirret ous-té !
Ar lein hou tivaskêl, Ælèd mad, douguet-mé.

O me halon, digueor guet joé ha lehuiné ;
Güélèt e bran anfin ty ha palæs men Doué !

O Ilis beniguet, hum zigueor, hum zigueor,
Aveit ma hein én ous de gavouèt me zrezor,

É tnnnèt én hou ty, ô Mæstr a ol er bed,
M'hnu salud, m'hou ç'ador a gorv hag a sperèd !

O Speredeu eurus, ol Sænt ha Santésèd,
E zou én dro d'em Doué, m'bou salud guet respet !

Tabernacle santel, digueor, digueor arzé,
Eit ma huélein Jesus, eit ma huélein men Doué !

O Jesus, m'hou ç'hanàu, dré zeulegad er fé,
Eit me mæstr ha crouéour, me Salvér ha men Doué !

Disposet me halon eit hou receu, men Doué ;
Reit t'eign fé, espéranç ; crihueit me haranté.

Deit enta, me ol vad, antréet èm halon ;
A nehi aveit mad queméret possission.

---

## ARLERH ER COMMUNION.

M'hon talh, ô me Jesus, birhuiquin n'hou lausquein ;
Ami mad ha fidel, m'hou càrou tré vihuein.

Doucet ur garanté, ô Jesus, pebéh tan !
P'en d'oh quen douç amen, petra vehet én nean ?

Harpet-mé, harpet-mé, é han de vaganein ;
Guet joé n'hellan mui pad, n'hellan quet hum zalhein.

Na doucet ur momand !.. mèn é on-mé, men Doué ?
Mèn é ha me halon ? neigeal e hra d'en né !

Me Jesus e zou d'eign, ha me zou ol dehou :
N'en dé quet mé e vihue, ne vihuan meit én-hou.

Hum daul, cousq, me halon, ar galon te Jesus ;
Astenn e bra é zorn, é vréh carantéus.

Deit ol, poble ag en doar, deit, speredeu eurus,
De huélêt er græceu e ra d'eign me Jesus.

O Mari! me halon e chervige de holé
D'er Mab e boès douguet étré hou tigosté.

Pêlleit ol, pêlleit ol, trous ha saffar er bed :
Reposet ém halon, ô me ol eurustèd!

Deit guet-n-eign, me Jesus, damb hun deu a costé:
Pél doh er bed trompus, ne vou meit oh ha mé.

Conzet doh me halon, Jesus me harante;
Disquet, ansaignet-mé d'hobér hou volanté.

Groeit, men Doué, ne glasquein, groeit ne gârein
Ha ma vou noz ha dé ol me chongeu guet-n-oh. [meit oh;

Quenavou, me Jesus : é ha me horv d'er guér,
Mæs me halon e chom guet-n-oh ar en autér.

---

## DURAND ER COMMUNION.

### EN INEAN E BÈD JESUS DE ZONNÈT.

Deit, men Doué, deit : deit me Salvér Jesus;
Deit é creis me halon : guet-n-oh é vein eurus.

Bet bremen, ô men Doué, é on bet fariet;
Retorn e hran hinihue aveit clasq en hênt dret.
Deit....

Receuet hou croaidur, ô Tad læn a druhé;
Scllet dob é zareu, ancoéheit é vuhé!
Deit....

Hemb cesse é huannadan, charret-é me halon;
Hag hemb cesse anqumet, ne houyan mèn é on.
Deit....

Hui e huél, ô men Doué, er boén e anduran;
Hui e hell guet ur guir soulagein me inean.
Deit....

Permettet d'eign hinihue tostat d'hou taul sacret,
Eit soulagein er boén e santan ém sperèd.
Deit....

Hosti santel ha pur, fournæz a garanté,
Bara délicius, rantet d'eign er vuhé.
Deit....

Péh bonheur d'em inean hum sustantein guet Doué,
Ha torrein hé séhèd ér fetæn a vuhé!
Deit....

Ya, Jesus can-memb, ha nonpas é fignr,
E za ér Sacremant de vout hé mágadur.
Deit....

Me halon de Jesns e zou ol consacret;
Me halon guet Jesus e zou ol abraset.
Deit....

Consacrein e hran d'oh aveit hou caranté,
Me horv ha me inean, me maden ha buhé.
Deit....

Hui e ra, ô men Doué, er marhue d'er béherion
Hag er vuhé d'en n'emb hou clasq a huir galon.
Deit....

EIT TRUGAIRECAT HUR SALVER.

Ton : O filii et filiæ..

Crechénion, cànnamb guet joé
De Zoué inour ha trugairé ;
Mélamb guet grèd é garanté !
Gloér de Jesus ! (*quater*.)

O dé caër, dé mil gùèh eurus !
O momand douce ha précius :
En hur halon é ma Jesus !
Gloér de Jesus !...

Æléd santel, ni hou couvi,
Joéntet hou poéh doh hun hani :
De Jesus cànnamb mélodi !
Gloér de Jesus !...

Mélamb quevret, a voéh ihuel,
Jesus, Mad en Tad éternel,
E zischenn hinihue quen izel !
Gloér de Jesus !...

Deit-é, eit mâguein hun ine,
Jesus, er bara ag en né,
Jesus, er bara a vuhé !
Gloér de Jesus !...

Repos e hra, én hur halon,
Jesus, hur Salver, hur rançon ;
Jesus hur honsolation,
Gloér de Jesus !...

É ma guet-n-emb er Roué a hloér :
Ne greinamb quet mui én dangér;
Ean e hrei d'emb doug er victoér !
Gloér de Jesus !...

É ma guet-n-emb er Bugul mad :
Doh-t-hou, devéd, sentamb erhat ;
Ean hur hasson de dy hun Tad !
Gloér de Jesus !...

O Jesus, Tad læn a zoustér,
Quen truhéus, a p'hon pedér,
Pebéh ur vad, a p'hon cavér !
Gloér de Jesus !...

Én-oh é cavamb, ô men Doué,
En ol græceu guet larganté,
Hag un arrès a hloér én né !
Gloér de Jesus !...

Guet-n-oh, ér vro-men a hlahar,
É tanhouamb ol ur peah hemb par ;
Ha guet er joé é rid hun dar !
Gloér de Jesus !...

Rac-cé càramb, crechénion,
Hur Salvér a greis hur halon ;
Dehou cânnamb mélation !
Gloér de Jesus !...

Jesus, bremen hun espérance,
Hur haranté, hur gùir bihnance,
Bèh hoah un dé hur recompance !
Gloér de Jesus !...

---

LEHUINÉ EN INEAN E GOMMUNI.

Eit m'inean pebêh bonheur,
En dé ma receu Jesus !
O dé zou gùel eid en eur !
O dé caer, dé précius !
N'en dé quet hemb quin un Æl
E za eit me visitein ;
Mæs Jesus, Doué éternel,
E zischenn eit chom guet-n-eign.

Quentéh é zorn charitable
E zigueor tresol en nean,
Ha guet madeu admirable
E binbuiqua me inean ;
Ean hi chéris hag hi hâr,
Hi er hâr guet joé ha grêd :
Commance e hra ar en doar
Tanhouat bonheur en Ælêd.

Hur halonen en hum joént,
Ha n'en dint mui meit unan ;
Me horv zou hoah ar en hênt,
Me sperêd e zou én nean ;
Me halon guet grêd d'arrihue
E hra el lusquen brassan :
N'en dé quet mé-é e vihue,
Mæs Jesus e vihue én-an.

O péh un debat hemb par
Étré on ha me Jesus !
M'er hâr ha Jesus em hâr :
O momand caër hag eu us !
Er memb caranté abrase
A bep tu hur halonen ;
Er memb caranté e basse
A bep tu d'hun ineaneu.

Pinhuiquet un avantage
Em bout Jesus ém halon !
Guet en Ælêd me bartage
Ou bonheur én ur façon ;
Ind e zou én é bresance
Hag er hontampl én é hloér ;
Ha mé, me mès eit bihuance
É Gorv, é Hoaid, ém misér.

Na bourrusset ul langage
E gleu guet-hou me inean :
*Eid on ha doh me limaje,*
*Me mès hou crouéet*, e n'ean ;

*Mé-é hou pihue, hou conserv,*
*Me-é en dès hou prenet :*
*Béh enta d'eign hemb reserv ;*
*Me gâr eit ma vein cdret.*

O Jesus, er gùellan tad
E zou bet, e vou jamæs ;
Pêl doh-oh n'hellan quet pad,
Me halon e zou é gloès :
N'en dès nitra em houtante
Ag er péh zou ar en doar ;
Mæs p'en d'oh guet-n-eign me sante
Ur peah hag ur joé hemb par.

Pe bossidan hou presance,
Hâ me hoantei hoah nitra?
Me mès tout guet abondance,
Me mès er Mæstr a bep tra ;
A me halon groeit hou tample ,
Réglet, commandet inou :
M'hou cheleu hag hou contample ;
Ah ! conzet ha me sentou.

Disquet hou Lézen santel
D'hou servitour e cheleu :
Grèd en dès de vout fidel.
E joé vou memb hou croézieu :
Pe ret d'em inean douslér ,
Peah ha consolation,
Reit hoah ehné , me Salvér,
Courage ha nerh d'em halon.

Ne houlennan ar en doar
Meit bout guet-n-oh noz ha dé ;
Mar hou caran, hui em hâr
Hoah guet brassoh caranté ;
Open ma oh mem bihuance
Bet er fin a mem buhé,
Hui vou hoah me recompance
Eid en ol éternité.

## RÉSOLUTIONEU MAD ARLERH ER COMMUNION.

Er bed trompér, guet é zigueoreu caër,
E chongeou hoah é hellou me zressein;
Mæs m'en gounit n'en dé quet é affær :
N'en dougean quet, Jesus e zou guet-n-eign.
    Mæs m'en gounit, etc.

Hum laqueit ol, tud puissant ar en doar,
Ha complodet penaus me horromplein ;
Groeit t'eign brézel, menacet guet counar ;
N'hou tougean quet, Jesus e zou guet-n-eign.
    Groeit t'eign brézel, etc.

Ag en ihuern déêt Satan én arrage,
Guet é ardeu, d'assai me zourmantein;
N'hellou jamæs discarrein me hourage :
Ne zougean quet, Jesus e zou guet-n-eign.
    N'hellou jamæs, etc.

Naren nitra, pas memb ur marhue cruel,
N'em lorhou quet; doh men Doué é talhein :
A ziffeah-caër me vou dehou fidel :
Ne zougean quet, Jesus e zou guet-n-eign.
    A ziffeah-caër, etc.

Déêt en ihuern, en aibr, en doar, er mor,
Déent guéh-t'er-bueh pé d'un taul d'em scontein :
Hag é tehé en abim de zigueor,
Ne zougein quet, Jesus e zou guet-n-eign.
    Hag é tehé, etc.

O me Jesus, ô me ol espérance !
Hui zou puissant aveit m'en goarantein ;
Én-ah hemb quin é ma me honfiance :
Me zouge un dra.... eun e mès a béhein.
    Én-ah hemb quin, etc.

EIT TRUGAIRÉGAT DOUÉ AG É HRÆCEU.

É peb amzér
Hag é peb ær,
Mélamb Jesus hur Salvér;
Mélamb perpet,
Guet joé ha grèd,
É garanté quen tinér!
Gloér, ô men Doué,
Ha trugairé
Eit jamæs d'hou madeleah!
Gùelleit e hoès
Hur poén ha gloès,
Rantet e hoès d'emb er peah.

A huerço vras
É oemb yein-sclas
Dré er péhed miliguet;
Bremen anfin
Eit birbuiquin
Hul lamcu zou torret.
Gloér, etc.

Avel idan
Er sam brassan
Hur halon peur oé goasquet;
Mæs, ô men Doué,
Na péh ur joé!
Ne santamb mui sam erbet.
Gloér, etc.

Hur halon-oé
Læn a disté;
Ne hremb quin meit huannadein:
Dré græç Jesus,
Douce ha nerhus,
Arsàu e hramb a ouilein.
Gloér, etc.

Eit hul losquein
De virhuiquin
En tan-flam oé allumet:
N'hun nès chet mui
A velconi:
Dor en ihuern zou chairret
Gloér, etc.

Na ühouélet
Oé hur Sperèd!
Na vilet-oé hun mét
Hinihue en dé,
Hé bràuité
E hra souéh memb d'en Ælé.
Gloér, etc.

Péh caranté
E hoès, men Doué,
É quevér tud queu ingrat;
Hui e venn hoah,
Dré vadeleah,
Ma hou calhuehemb hun tad!
Gloér, etc.

Qué, Lucifér,
A ziffeah-caér,
Jamæs n'hellei hul lorbein;
Eit mad enta
Ni ha quitta:
Jesus e vennamb cârein.
Gloér, etc.

Ne zougeamb quet,
Faus amièd,
Hou conzeu ha goapereah;
Hou cheleuèt
Zou bout amoéd,
Hou ç'héli zou ur folleah.
Gloér, etc.

Quenavou, bed,
Bed milliguêt,
Guet ha hloér ha vanité ;
Avel ur squêd,
Avel moguéd,
É tremeine ha lehuiné.
Gloér, etc.

Ni venn bihuein
Ha tremeinein
É caranté hur Salvér ;
Ni er mêlou,
Er chervigeou
Én drespet de Lucifér.
Gloér, etc.

Gûélèt e hran,
É lein en nean,
Guet Jesus ur gourônnen ;
Ha, guet un air
Læn a zoustér,
Ean hi laquei ar me fèn.
Gloér, etc.

Ar-n-amb, Jesus
Caranteus,
Taulet ur sèl a druhé,
Doh er péhêd
Hur goarantet :
Rac ni zou hou pugalé.
Gloér, etc.



EID ER MEMB TRA.

Ton : Bénissons à jamais ..

*Discan.*

Mêlamb ol læn a joé
Madeleah en Entru Doué.

Guet-n-emb, Ælêd santel,
Mêlet é garanté;
Guet-n-emb d'é larganté
Cânnet gloér éternel !

Péh tad en dès jamæs,
Guet quement a druhé,
Sellet é vugalé
Ha soulaget on gloès?

Bugul mad ha tinér,
Ridéc e hra aben
De glasq é zeveden,
D'hi zennein a zangér.

P'hi hav guet paud a boén,
Guet pêguement a joé
Hi laq ar é ziscoé
Hag hi doug d'é vanden!

O dé caër hag eurus!
Torret en dès anfin,
Hag aveit birhuiquin
Me rangenneu mêhus!

Eit rein d'eign confortance
É creis me feuranté,
Ean-memb dré garanté
E venn bout mem bihuance!

É vadeleah hemh par
Hum blij doh men disquein ;
Ha, mar da d'eign onilein,
É zorn e séh men dar !

Gùellat e hra quentéh
Gouheu me inean ;
É vréh, pe vrancellan,
E vir doh-eign a gouéh !

O men Doué, me zrezol,
Hou caranté doh-eign
E lar d'eign hou càrein,
Hou càrein drest en ol !

Ya, drest en ol m'hou càr :
Petra e glasquan-mé
Nameit oh, ô men Doué,
En nean hag ar en doar ?

Pegours von er momant,
E hortan guet hirreah,
Ma hein d'ou ranteleah,
Ma torrehet me hoant ?

EIT RENEHUÉEIN PROMESSEU ER VADIÉNT.

O dé santel !
Dé a joé, a lehuiné !
Hinihue hag ol hur buhé
De Jesus ni e vou fidel.

Na tristet un héritage,
En doé hun tad maleurus
Lausquet guet-n-emb eit partage
Pad ur vuhé anquinus !

Tud criminel,
Guet Doué é oemb forbannet,
Hag open hoah condannet
De losquein én tan éternel.
O dé santel, etc.

Lucifér guet é gounar
Ne glasqué meit hur feahein;
Goleit en doé ol en doar
A laceu eit hul louyein;
Doh hur misér
Doué e seil a lein en nean:
Jesus e ziscar Satan
Hag e houni d'emb er victoér.
O dé santel, etc.

Amen, dirac en Autér,
Ar er fonce a vadiént,
É oh bet én ouaid tinér
Dougnet ol dré hou quérent:
Ælèd santel,
Gânnet gloér, inour de Zoué;
Ean en dés eit bugalé
Prezet quemér tud quen izel!
O dé santel, etc.

Pebéh brâuité hemb par
E hoarnissé hou c'inean!
Splannein e hré ar en doar
Avel en Ælèd én nean;
Divlam ha caer,
Doué ean-memb hi chérissé:
Mæs, allas! pet gùéh goudé
E hoès méritet é golér!
O dé santel, etc.

Mèn é ma oueit en amzér
Ma oèh pur dirac hou Toué?
Mèn é ma oueit en doustér
E ré d'oh é garanté!
Amzér hourrable,
Deannet é oh tremenet!
Arlerh n'hun nès conduyet
Nameit ur vuhé miserable.
O dé santel, etc

O men Doué, quéntoh merhuel
Eit jamæs hou ç'offancein!
Doh-oh é vennamb derhel;
Hui-é e vennamb cârein:
Caranté pur,
Béh hur honsolation,
Ha goarantet hur halon
Doh peb droug ha couciadur!
O dé santel, etc.

Qué, Satan, guet a vobance,
Qué guet ha vanitéeu:
Eurus vér én apparance
E creis ha bligeadureu;
Faus pligeadur,
E zou guet Doué milliguét:
N'en dès lehuné erbet
Avel hani ur galon pur!
O dé santel, etc.

Adieu d'en ol deverrance
E gavér ér bed trompus!
N'hun nès quin meit disprisance
Eid é joéieu saffarus:
Er marhue quênt pêl
Él ul lair hur somprenou:
Nezé calettet e vou
Scuillein dareu continuel!
O dé santel, etc.

O Guérhiès, hur retirance,
Cheleuet hur pedenneu :
Reit t'emb perpet assistance
Ha goarnet hur haloneu :
Hoah forh distér,
Ne hellamb nameit fari ;
Ni hou pèd, conduyet-ni
De huélèt Jesus én é hloér !

O dé santel, etc.



## ÉN INOUR D'ER GROÉZ.

TON : Salve, Regina cœlitum.

DISCAN :

D'er Groéz, ol Crechénion,
Cânnamb gloér, mélation !
Cânnamb *(ter)* a galon !

Ar er Groéz én dès bet vennet,
O madeleah hemb par !
Merhuel eid omb Salvér er bed :
Cânnet, pobl ag en doar !
D'er Groéz....

Ér Groéz, dré é Hoaid précius,
O madeleah hemb par !
En dès hur prenet, tud cablus :
Cânnet, pobl ag en doar !
D'er Groéz....

Dré er Groéz en dès Roué en Nean,
O madeleah hemb par !
Discarret ranteleah satan :
Cânnet, pobl ag en doar !
D'er Groéz....

Dré er Groéz en dès bet chairret,
O madeleah hemb par!
Eid oh en ihuern, mar caret:
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Dré-z-hi é cavet, péherien,
O madeleah hemb par!
Ag hou péhedeu er pardon:
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Ér Groéz é ma hun espérance,
O madeleah hemb par!
Ér Groéz é ma hur honfortance:
Cannet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Hi-é hun nerh, hul lehuiné,
O madeleah hemb par!
Hi-é er vamen a vuhé:
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Hi-é ansaign er Roué a hloér,
O madeleah hemb par!
Hi e hra d'emb doug er victoér:
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Naren: dén ne fehé fari,
O madeleah hemb par!
Mar dé sourcius d'hi heli:
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Én-hi é huél en dud santel,
O madeleah hemb par!
Cuir hènt er joëieu éternel :
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Doh é zreid, én ær dehuéhan,
O madeleah hemb par!
E rantant de Zoué ou inean :
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

Amen é ma sànet ihuel,
O madeleah hemb par!
D'en ol é lar : bêh t'eign fidel :
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....

D'en ol é lar : câret un Doué,
O madeleah hemb par!
Marhuet eid oh dré garanté :
Cânnet, pobl ag en doar!
D'er Groéz....



## TAIRVÈD LODEN.

É INOUR MYSTÉRIEU HUR SALVÉR.

### EID EN AVÈND.

Ton : Deit, men Doué, deit, ..

Deit, Messi, deit, eit salvein tud cablus,
Dischennet ag en nean, Salvér carantéus!

Sellet a lein en nean hun anquin ha glahar;
Sellet a lein en nean birvoudeu ol en doar.
Deit, etc.

Èl devèd fariet, ne bouyemb mèn é hemb;
Collet hur boé en hènt; pèl doh Doué é vihuemb.
Deit, etc.

Ne héliemb, allas! nameit hur fallanté;
Cuhet e oé doh-emb scIærdér er hurioné.
Deit, etc.

Oh! péh un tiboeldèd hur gronné a bep tu!
Goleit e oé er bed avel guet un noz dû!
Deit, etc.

Er gûir Doué ar en doar ne oé quet banàuet;
Ha guet é vugalé ne oé quet mui caret.
Deit, etc.

Satan guet é ardeu en doé bet hul lorbet;
Guet é laceu, Satan en doé hun arriet.
Deit, etc.

Pegours é vou torret liameu er péhèd?
Pegours é vou feahet ardeu er goal-sperèd ?
Deit, etc.

Arlerh un noz quen hir, pegours é tei en dé?
Ha pegours é s nei sturen er roué nehué ?
Deit, etc.

Digueoret, digueoret, ô palas caër hun Doué!
Ha lausquet de zischenn hur Salvér ag en né!
Deit, etc.

Guet hirreah ha guet grèd, ô Jesus hur Salvér!
Ne bramb meit huannadein, n'hellamb hou tuvér!
Deit, etc.

Hui hemb quin e huellei elnhuédeu hun mean;
Hui hemb quin e hellei discar pouvoér Satan.
Deit, etc.

Guet-n-oh hui er ré dal e gavou er guélèd,
Er ré clan er yehaid, er ré bouar er hlevèd.
Deit, etc.

Er ré varhue dré hou conz, e zei hoah é buhé;
Er ré brein a huerço e sàuou ag ou bé.
Deit, etc.

Hui e bèllei doh-emb peb sort tristediguean;
Guet-n-oh e tanhouéhemb en doustér ag er peah.
Deit, etc.

Hui e hrei é peb léh splannein er hurioné;
Hui e hrei é peb léh hanàouét er gùir Doué.
Deit, etc.

Hui e rei d'er ré vad, eit pris ag ou victoér,
Guet-n-oh ér baraouis ur gourònnen a hloér.
Deit, etc.

## EID NENDELÉC.

### NOÉLENNEU.

Péh trous zou ar en doar, péh càn e gleuan-mé ?
Caërret ur mélodi e zou é lein en né !
Æléd, lavaret t'emb perac-é é cânnet,
Péh nehuëtèd arzé e zou arrihue ér bed ?

Cânnet ehué guet-n-emb, cânnet, pobl ag en doar;
É tamb de larèt t'oh un nehuëtèd hemb par :
Ur mabig beniguet, roué a Jerusalem,
E zou gannet eid oh ér guér a Vethléem.

Arrihue-é en termén ag er profætieu,
O noz mil güéh eurus, e dorr hul hameu !
Cannet gloér hag inour de Jesus ha Mari ;
Deit-é Doué de vout dén ; arrihue-é er Messi.

Ar er poénd a greisnoz é ma gannet hineah
En ur hoh creu disto, é bras tristedigueah ;
Hui er havou inou, étré deu éneval,
Eit tuëmmein é vambreu n'en dès meit ou henal.

Inou é huélchet er Mæstr a ol er bed
Ar un dornadig plous én un of astennet ;
Ean e za de vout peur, aveit hou pinhuiquat,
Ha distág hou calon doh er bed aveit mad.

Ur marchaussi disto e zou palæs hou Toué ;
Inou é cavehet ur predégour nehué :
Un of-é er gadoér en dès Jesus choéget
Eit predég a inou er bénigen d'er bed.

Damb guet er vugulion, ridamb ol devat-hon ;
Tostamb d'en adorein ha de zisquein guet-hou
Péh stad e zehamb gobér a hun inean,
P'en dès, eit hi sauvein, dischennet ag en nean.

É gavel beniguet, é heinneu sacret
E gonzou gùel doh-emb eid en ol doctoréd :
Guet-hou é cavehemb gùel instructioneu
Eit ne vehé jamæs cavet én ol livreu.

Deulegad me Jesus e zivir a zareu,
Ouilein e hra déja a gaus d'hur péhedeu ;
Ne scùill hoah meit dareu, mæs quênt-pêl é houyelet
É scùillou aveid omb a boullad ol é hoaid.

É zeourniqueu tinér hum voulge hag hum astenn ;
Ean glasq m'em bréhata ; me halon e houlenn :
O Jesus ! ò mem brér ! eid ol hou poénieu,
Ne houlennet arzé nameit hur halonou.

Hà me refnsou hoah er galon-zé dehou ?
Hà me zalhou perpet d'hum sehuel énep-t-hou ?
Mab-dén, hà ne vennès jamæs cârein un Doué
Dischennet ag en nean aveid te garanté ?

Sell hoah é dreldigneu é clasquein hum zisplég ;
Aveit te bébedeu é assaîant ridéc :
Perac te zirac-t-hou é clasqués-té pêllat ?
Hum daul én é zivréh ; ean-é er Bugul mad.

Tosteit ol tud pinhuiq, foénhuet guet hou madeu,
Ar gavel hur Jesus n'en dès meit hailloneu.
Penaus é hellet-hui bout sod guet hou tanné,
Durant m'en dé hou Toué er vrassan penranté ?

Tud peur hag affliget, considéret hou Toné,
Ha ne gonzet quet mui énep d'hou peuranté :
Nevern péh quer peur-oh, n'en d'oh quet surpeurroh
Eid er Roué ag en nean deit de vout dén eid oh.

Er pichonnèd bihan en dès un néhiad,
Hag el lonnèd toulleu eit laquat ou hovad ;
Mæs Jesus, Mæstr en ol, p'en dé eid omb gannet,
Aveit harpein é bèn ne gav quet léh erbet.

Me huél ér marchaussi é vambriguen tinér,
Hemb tan hag hemb dillad, esposet d'en amzér.
Jesus e souffr eid omb er poénieu brassan,
Ha ni, dougein e hramb er bénigen scânnan.

Tosteit, tud glorius, tud ihuel a galon,
Deit amen guet Jesus de receu ul leçon :
Penaus é credet-hui hum sehuel quen ihuel,
A pe huélet hou Toué é tischenn quen izel ?

Tud sodet guet er bed ha guet er fans joéieu,
Tosteit dedal Jesus, ha sellet é zareu :
Hui ne glasquet bamdé meit hum zivertissein,
Durant m'en dé hou Toué a gaus d'oh é oulein.

Er hreu a Vethléem e vou test énep t'oh,
Ma ne vennet condui ur vuhé parfætoh :
Er hroaidur tinér-men e vou un dé gùélet
É tischenn læn a hloér eit jugein ol er bed.

Assaiamb a vremen gobér hur peah guet-hou,
Ha presantamb perpet ur galon pur dehou ;
Rac ur galon dúet guet velim er péhèd
E zou mil gùéh loussoh aveit creu el lonnèd.

Péh quen eurus oh-hui, ô Gùérhiès beniguet !
Hui zou Mam d'hou Crouéour, hemb collein er huérhtæt :
Goulennet ma hur bou, aveit pligein de Zoué,
Guet lod ag hou purtæt, lod ag hou caranté.

Ha hui, Jojeb, dén just ha fidel d'hou tevér,
Choéjet-oh bet eit goarn ha mâguein hur Salvér :
Goulennet aveid omb er græce d'er goarnein
É creis hur haloneu, bemb jamæs er hollein.

O Jesus, me Salvér! ô Croaidur beniguet!
Beah mélet noz ha dé ér puar horn ag er bed :
Rett t'emb, quênt hou quittat, hou pénédiction,
Ha beah, aveit jamæs, er mæstr a hur halon.

---

### AR ER MEMB TRA.

Ton : Creator alme sîder rm

Petra zou hineah a nehué
M'en dé ol en dud ar valé?
Perac é hant a vandenneu,
É creis en noz, d'en ilisieu ?

N'hellant-ind gortoz bet en dé
Aveit monnêt de bedein Doué?
Me garehé gout er ræson
A guement a zevotion.

Er ræson?— Mar me cheleuet,
M'hi larou d'oh, ma n'hi gouyet :
Gannet-é hineah er Messi
Ag ur Huérhiés hanhuet Mari.

Él ma ta en hiaul de bassein
Dré ur huiren hemb hi zorrein,
Jesus a Vari zou gannet
Hemb lemel guet-hi hé guérhtæt.

O noz, e repar aveit mad
Diaboeissanç hur hetan tad !
O noz, e gonsol peb-unan
A béhéd Ev, bur mam guetan !

Cleuet-oé quentéh en Ælé
É cânnein ar un ton nehué :
Gloér de Zoué, d'en dud joé ha peah ;
Ou Salvér zou gannet hineah!

Quêrhet, Bugulion, de huélèt
Er Bugul mad, Salvér er bed :
Hum breparet d'hobér inour
D'ur hroaidur e zou hou Croéour.

Én ur hoh marchaussi distér,
Diguor a bep tu d'en amzér,
Er havehet é Bethléem,
Kéig tost de Jerusalem.

Er Vugulion, é lebuiné,
E laré en oll d'éguilé :
Damb de Vethléem, ha quêrhamb beau,
De huélèt er Mabig bihan.

Ni e gavei gannet ino
Er Messi gortett a huerço,
Astennet ar un dornad foén :
N'en dès quin cit harpein é bèn.

É Bethléem pe arribuant,
De Jesus aben é larant :
Ni hou c'ador, Salvér er bed ;
Deit-omb de rautein d'oh respet.

Monnèt e hrant qneti-quetan
De voquein d'er Mabig bihan,
Ér ur gànnein a voéh ihuel :
Gloér de Vab en Tad éternel.

Poén hras ou devoé é quittat
Ur hroaidurig quer bràu, quer mad,
Ou halonou, guet gréd ha joé,
Étal ou Salvér ou dalhé.

Neoah é larant ol d'ou Roué,
En ur oulein dré garanté :
Quenavou, Mabig gracius !
Quenavou, Croaidurig Jesus !

**AR ER MEMB TRA.**

TON : Gregum pastores, currite.

O na caërret un nehuétet :
Hineah hur Salvér zou gannet !

DISCAN :

Rac-cé é càn ol en Ælé,
De Zoué gloér, mélodi én né !
D'en dud peah ha joé !

ER ROBL.

Cânnamb ni ehué :
De Jesus, hur Roué,
Gloér, trugaré,
Lehuiné
Ha caranté !

Gannet-zou d'emb ur hroaidurig
Ha reit e zou d'emb ur mabig !
Rac-cé....

Gannet-é én ur marchaussi
Ag ur Huérhiès hanhuet Mari !
Rac-cé....

Inou é ma quer gracius,
Quen douce ha quer carantéus !
Rac-cé....

Inou, aveit harpein é bèn,
N'en dès meit nn dornadig foén !
Rac-cé....

Lieinneu e zalh arriet
Deourn Jesus, Salvér er bed.
Rac-cé....

Eid omb, Mab en Tad éternel
Hinihue e zischenn quen izel!
Rac-cé....

Hinihue é ta er Roué a bealh
Eit predèg t'emb é ranteleah!
Rac-cé....

Donnèt e hra, læn a druhé,
Eit discoein d'emb bènt er vuhé!
Rac-cé....

Ridamb, gnet er vugnlion,
D'en adorein a greis calon!
Rac-cé....

## EIT GOUIL ER ROUANNÉ.

Ton : *Creator alme siderum.*

A pe oé gannet hur Salvér
Én ur hoh marchanssi distér,
Ag er guèrig a Vethléem,
Dihue ieàuig doh Jerusalem,

En Ælèd, en dud, el lonnèd,
En doar, en nean, peb tra ér bed,
El ma hellent, e hré inour,
De Gannedigueah ou Hrouéour.

Hanı ziscoein e hras én un tanl
Ur stiren nehué ér sàu-hianl,
Hag e laquas de vout souéhet
Ha pobl, ha ronanné, ha princèd.

É huélèt er stiren gaer-zé,
Ind e lar en eil d'éguilé :
Gannet-é sur, d'hout é péh bro,
Er Messi gortein a huerço.

Damb, hag héliamb er stiren
E liguern quement drest hur pèn :
Hi hur hassou bet en andret
M'en dé er Roué bras-cé gannet.

Nezé tri Roué ag er sàu-hiaul,
Abil ha grèdus drest en ol,
E zilézas ou bro aben,
Hemb gont na hènt na minoten.

Er stiren e yé dirac-t-hai,
Ha dehai en hènt e ziscoé ;
Bet Jerusalem ou hassas ;
Mæs mou é tisparissas.

Ér guér-zé a pe arrihuant,
Hemb dougein na goap na tourmant :
Mèn é ma gannet, em'ind-i,
Er Roué a Judé, er Messi.

Rac ér sàn-hiaul hun nès guélet
É stiren liguernus meurbet ;
Doh-t-hi hun nès vennet sentein,
Ha dont quentéh d'en adorein.

Pe gleuas Hérod quement-cé,
É léh quemér lod ag ou joé,
Ean e hum droublas guet en cah
A goll guet-hou é ranteleah.

Ordren e hra ma vou tolpet
Ol er scribèd ha doctorèd,
Aveit gout mèn é tehé
Donnèd ér bed er Roué nehué.

En doctorèd hum gonsultas
Ha de Hérod e rescondas :
É Bethléem, kérig distér,
É teli gannein hur Salvér.

Rac lennein e hramb ér Scritur,
Ha Doué n'hum tromp quet, a dra-sur :
O Bethléem, kér a Judé,
O na glorïusset ous-té !

'Han-id un dé é sortion
Er Roué bras-hont e gonduyou
Me fobl é peah, el creis er hed,
Én drespet d'é anemisèd.

Hérod, é sigur caranté,
E denn en tri Roué a costé,
Hag e houlenn é péh termén
Ou devoé guélet er stiren.

Quêrhet, em'ean, hag attercet
Mèn é ma er roué-zé ganet ;
Ha dégasset t'eign en doairé,
Ma hein d'en adorein ehué.

Monnét e hrant, ha dirac-z-hai
Er stiren-hont e splann arré,
Ou hondui betag en tyg,
É léh ma oé er hroaidurig.

Na péh ur gonsolation,
Na péh ur joé eid ou halon,
Pe huélant é splannein él quènt
Er stiren gaer e hélient !

Er Rouanné e antré én ty,
E gav hé hroaidur guet Mari :
Doh treid Jesus en hum stouyant,
Hag él ou Doué en adorant.

Ne badant guet el lehuiné,
Hag eit discoein ou larganté,
Ind e zigueor ou zrezoheu,
E ra dehou donæzoneu.

Eur, ançans ha myr e offrant,
Ha dré-z-hai memb é hanàuant
É ma ou Doné, é ma ou Roué,
Ou Salvér, gùir dén ha gùir Doué.

Ne scùéhant quet étal Jesus,
Croaidur quer bràu, quer gracius!
Boquein e hrant d'é dreidigueu
Hag chué d'é zeourniguen.

Anfin, tré ma oent é repos,
Doué ou avertissas d'en noz
De changein hènt eit mont d'er guér,
Eid arrihue inou hemb dangér.

Mar fal d'emb quemér scùir doh-t-hai,
Ha contantein Jesus hur Roué.
Damb chué, a greis hur halon,
D'offrein dehou tri donæzon.

Offramb dehou, guet en tri Roué,
En eur ag er gùir garanté,
Guet en ançans ag er beden,
Offramb er myr a bénigen.

Open, mar hun nès bihuet fal,
Ei d'hai, damb dré un hènt arall,
Aveid arrihue un dé é peah
Guet Jesus én é ranteleah.

———



## É INOUR HANHUE JESUS.

Ton : Eid inourein calon Marı.

DISCAN.

Gloér hag inour revou perpet
De Hanhue Jesus, Salvér er bed !
N'en dès hanhue erbel quen nerhus,
Na hanhue erbet quer glorius !

É Hanhue, ar en doar hag én nean,
É laq de soublein peb-unan ;
Én ihnern memb er goal-sperèd
Dirac-t-hou e grein guet respet.
Gloér, etc.

Eid ur galon caranténs,
Doucet-é chongeal é Jesus !
Petra-vou é bresance enta?
Donç-é drest er mél ha peb-tra !

N'hellér cleuèt nitra caërroh,
N'hellér cânnein nitra brâuoh ;
Hanhue Jesus aveil peb-hani
E zou en douçan mélodi !

Jesus, espérance er péhour,
Nerh en n'emb e houlenn secour,
Mar d'oh quer mad a p'hon clasquér,
Péh un trezol a p'hou cavér !

N'en dès téad hag e hell larel,
N'en dès dén en dès comprenet
Péh quen douç-é cârein Jesus,
D'er hârein ma n'en dé grèdus.

O Jesus ! Tad læn a zoustér,
Hun ol confort én hur misér,
Aveid oh é rid hun dareu
Hag é hirvoud hur baloneu !

Hur halon, a p'hi visitet,
E zispris faus madeu er bed;
Guélét e hra er huirioné,
Berhuein e hra guet carañté.

O Jesus! ni hou pêd, groeit t'emb
Hou càrein, tré ma vihuehemb,
Hou càrein muyoh-mui bamdé,
Hou càrein hemb arsàu én né.

Jesus, ô boquet précius,
Fréh beniguet hou Mam eürus;
Jesus, hur joé eit birhuiquin,
Revou mélet hou ç'Hanhuc hemb fin!

## EID ER BASSION.

### VEXILLA É BRETON.

*Ar er memb ton.*

Ansaignen hur Roué zou ar vès:
Splannein e hra mystér er groéz
Doh péhani é ma marhuet
Jesus aveit prenein er hed.

Ar er groéz, ul lance cruel
E doullas é gosté santel;
Quentéh, eit golhein er péhéd,
Ha goaid ha dear eu dès ridet.

Arribue-é en termén merchet
A huerço dré er Roué profæt:
Donnét e hrei er Roué a heah,
Dré er groéz, én é ranteleah.

O guen caër! ô guen glorius,
Rûet guet é Hoaid précius!
Aveid oh pebéh un inour
Toucheiu doh mambreu hur Hrouéour!

O Croéz eurus en dès dougnet
Ar hou livréh rançon er bed;
Hui-é en dès lamet é dam
Guet en ihuern, guet é dau-flam!

O Croéz, m'hou salud a galon,
En amzér ag er bassion!
Reit d'er ré vad mui a hræceu,
D'er ré fal quæ ag ou fauteu.

O Drindéd sautel, revehet
Dré en ol speredeu mélet!
Dré er Groéz reit t'emb er victoér,
Reit t'emb bout lodée én hou cloér.

---

## PASSION HUR SALVÉR.

Ton : Au sang qu'un Dieu va répandre....

Guet goaid Jesus é tivir,
Caijet ahoel hou tareu,
Créchénion e zesir
Cheleuét é dourmanteu :
Ni memb e hra en offance,
Er boén e gouéh ar nehou ;
Ahoel dré reconnaissance,
Dihuamb ha marhuamb eit-hou.

Én ur Jardriu, guet glahar
É galon e zou rannet ;
É zouj, e espér, e gâr,
Ean e venn, ha ne venn quet ;

E lar nonpas guet doujauce,
E lar ya guet truhé ;
A la fin, dré aboeissauce,
Ean e varhne guet caranté.

Judas, en traitour ingrat,
Er guèrh d'é anemisèd ;
Ean e boq eid el laquat
É deourn er soudardèd :
Te za, péhour miserable,
É sigur en adorein,
Guet ur bêg abominable,
Él Judas, d'en trahissein.

Abandounet-é d'arrage
Ur vanden tud counaret ;
Guet ou zauleu é visage
E zou flastret ba kignet ;
Æléd, guet hou ivaskêl,
Hui zolié er buhein
Doh furi tud quer cruel,'
Pé quêntob ou dismantein.

Ind er stuhel guet malice,
Él er brassan torfætour ;
Ha Caïph, juge hemb justice,
En træt él ur blasphémour.
Pe jugeou er bed antiér,
Juge hypocrit, t'er guélou :
Doh en taul ag é golér,
Ar ha goust, t'en hanàuou.

Durant ma hum sacrefie,
Ol é tant d'en insultein ;
Pièr memb er renoncie,
Hag e nah en hanàuein :
Quentéh Jesus guet ur sèl
E zeuhantér é galon :
Pièr én ur méh santel
E ouil guet coutritiou.

Pilat memb e gomparage
Jesus doh ur multrér bras,
Er hobl e gri guet arage:
Pas hennéh, mæs Barabas;
En drespet d'é innoçance,
Jesus e zou condaunet:
Dré choès ha dré bréférance,
Barabas zou délivret.

Ur vanden Juivèd cruel
En dispen a béhieu;
Prest-é Jesus de verhuel
Guet er bouis ag ou zauleu!
Ah! péh arrage ha counar!
Arrestet, Juivèd ingrat:
Eit hou sauvein, tud barbar,
É rid é hoaid a boullad.

Enhusset ur gourônnen
Ar é bèn e zou laquet!
Plantet-é bet er vélen:
Oh! na péh ur gloès caèt!
Sell er péh en dès d'andur,
Pehour dallet guet er bed;
Eit paiein ha bigeadur,
Jesus zou queu tourmantet!

Jesus e ya d'er halvar
Guet é groèz ar é ziscoé;
O croèz, ô cadoèr hemb par!
Ar-n-oh memb é predègué:
*Pardonnet dehai, me Zad,*
*Rac ne houyant petra hrant:*
Groamb èl-cé a galon vad
D'er réral, p'huu offançant.

Ur vanden en anjulie
Hag e gri a bouis ou fèn,
Dischennet, hag a zevrie
Ni e gredeu ol abeu;

Dischenn e rehé forh-æz,
En drespet ol d'hou tacheu;
Mæs er péh en dalli ér groéz
E zou bun ol péhedeu.

Ah! naren ag hou supplice,
Jesus, ne zischennet quet;
Achihuet hou sacrefice,
Avéit salvein ol er bed:
Jesus, revé hou promesse,
Tennet-ni ol devad oh;
Desir hun nès, dré hou craace,
De souffrein tout aveid oh.

Marhue-é.... en nean hag en doar
E hra canveu d'ou Hrouéour;
Peb tra e zisco glahar,
Meid on-mé enta péhour?
Ah! me halon miserable
Zou calettoh eid er vein,
Ma n'en dé quet hoah capable
Tourmant Jesus d'hi zouchein!

---

PETRA E BREDÉG D'EMB JESUS MARHUE AR ER GROÉZ.

Ouilet, men deulegad, ouilet, marhue-é Jesus:
Marbue-é Jesus eid omb, péherion maleurus!

Marhue-é Jesus eid omb ar er manné Calvar:
Péh calon ne darhou guet chif ha guet glahar!

Tosta, péhour, ha dés, considér te labour:
Peh péhed e hès groeit zou bet é dorfætour.
Marhue-é Jesus, etc.

Ah! n'hum guemérès guet, ingrat, doh er Juiffed;
Te hès reit dorn dehai, te hès ind secouret.
Marhue-é Jesus, etc.

Dés doh é dreid ahoel de ouilein te fauteu,
Ha chongeé mant bet caus d'é varhue ha d'é boénieu.
Marhue-é Jesus etc.

Mar dint rûet d'er goaid e zivir a honllad,
Te zeli ou golhein guet dar te zeulegad.
Marhue-é Jesus, etc.

Eit tennein te zarcu ha touchein te galou,
Ne hès nameit sellét poénieu é bassion.
Marhue-é Jesus, etc.

N'en dé meit ur goult ag en treid bet er pèn;
Curunet-é a spern plantet bet er vêleu.
Marhue-é Jesus, etc.

É gorv zou ol hachet, difflosquet é vambreu;
É dreid hag é zeourn trézet guet en tacheu.
Marhue-é Jesus, etc.

Guet er scop hag er goaid é face zou dislihuet;
Ha guet ul lance cruel é gosté digueoret.
Marhue-é Jesus, etc.

Ah! t'er hruceft hoah, péhour ha péhourès,
Ha te galon ingrat e chervige d'id de groéz.
Marhue-é Jesus, etc.

Colérus, amportet, ha té, vangeancius,
Te zispen hoah hamdé Corv sacret me Jesus.
Marhue-é Jesus, etc.

Corollès glorius ha té, merh digampen,
Té e blant hoah hamdé er gourôn én é bèn.
Marhue-é Jesus, etc.

Goal gonzeiés cruel, goal gonzér velimus,
Bamdé é criès hoah : *Crucefiet Jesus !*
Marhue-é Jesus, etc.

Touïour ha blasfémour, ha té, conzér méhus,
Bamdé é criès hoah : *Crucefiet Jesus !*
Marhue-é Jesus, etc.

Malenrus impudiq, l'infâm pligeadurieu
E laqua hoah hamdé Corv Jesus a béhieu.
Marhue-é Jesus, etc.

Te hra hoah de Jesus, ivraignér ahurtet,
Er vistr hag er güin-algr eit torreín é séhéd.
Marhue-é Jesus, etc.

Aveit hou calhuein hoah, é bên e zou souplet,
É Galon zou digueor, é zivréh astennet.
Marhue-é Jesus, etc.

Ah ! distroeit, e lar-ean, crechénion, doh-ein;
Mar hum gonvertisset, prest-on d'hou pardonnein.
Marhue-é Jesus, etc.

Ya, ô douce Jesus! chiffet-é ou halon,
Guet anquin ha glahar é criant ol pardon.
Marhue-é Jesus, etc.

Pardon, men Doué, pardon ag hun ol péheden !
Quêntoh merhuel mil guéh eit retorn d'hur fanteu.
Marhue-é Jesus, etc.





## CANVEU ER HUERHIES ÉTAL ER CROEZ.

### STABAT.

TON : M'hou salud, stiren er mor,
*Pe* : É ha d'achihue, Mam truhéus.

É harz er groéz ma oé tachet
Jesus aveit rançon er bed,
É oé ér brassan melconi
É vam gueah, er Huérhiès Vari.

É huélét ol é boénieu,
É hoaid scùillet, é houlieu,
Hé halon oé deuhantéret,
El guet ur gléan é oé trézet.

Pèh ur martyr cri ha calet
Aveid er Huérhiès beniguet
Considérein hé mab Jesus
É creis tourmanteu quen cabus!

Hi e ouilé, e hirvoudé;
Hi e greiné, e hirrissé;
Gloès hé mab Jesus é verhuet
Oé ehué gloès é Vam santel.

Pihue hellehé refus canveu,
Ha péh lagad refus dareu
D'en Intron Vari, mam de Zoué,
Beuet én ur mor a dristé?

Péh dén ne vehé anquinet,
Péh calon ne vehé touchet,
É contamplein ur Vam tinér,
É ouil d'bé Mab e dourmantér?

A balamort d'hur péhedeu,
Ili er guël é creis er poénieu;
É gorv a dauleu dispennet,
É bén guet er spern curunet.

Guëlet e hra hé mab Jesus,
Hé Mab quen douç, quen truhéus,
Guet é bobl goapeit, dispriset,
Ha memb guet é Dad dilézet.

Groeit, m'hou pèd, ô Mam a drubé,
Ma vein lodec én hou tristé;
Reit t'eign, dré er chiff he glahar,
Guet bou tareu caijein men dar.

Aveit ma plijein de Jesus,
Groeit ma vou me halon grêdus
D'er hârein muyoh-mui bamdé,
Betag er fin a mem buhé.

Scrihuet, Mam santel, m'hou supli,
Dón ém halon er puemb goulî
En dès vennet, dré vadeleah,
Andur eit me salvedigueah.

Reit t'eign, quehet él ma vihuein,
Él oh guet caranté ouilein;
Groeit ma huannadein noz ha dé
Ar marhue me Salvér ha men Doué.

O Guërhiès caër, Guërhiès hemb par,
Cheleuet-mé, sellet men dar:
Doh troëd er groëz é tesiran,
Chom guet-n-oh én anquin brassan.

Ouilet e hoès hemb bout cablus;
Reit t'eign-mé, péhour maleurus,
En devout quæ a me fauteu,
Ou effacein guet men dareu.

Reit t'eign, dong me hroéz a galon,
É chongeal én é Bassion;
Reit t'eign é creis me zrebilleu,
Hum guliem én é houlieu.

Revou é groéz me espérance,
Me secour ha me honfortance;
Revou é hoaid, eit me iné,
Mamen pur er gúir lehuiné.

Pe zei guet gloér a lein en nean
Hou Mab eit jugein peb-unan,
Chonget, Ghérhiés, é oh me mam:
Goarantet-mé doh en tan-flam.

M'hou pêd, ô me Salvér Jesus,
É hanhuë hou Mam carantéus,
Reit t'eign ém zremein dehuëliau
Nerh de feahein ardeu Satan.

Pe vou achihue me ferhindêd,
Ha hameu me horv torret,
Galhuet m'inean d'er gloér ha joé
E hoès d'emb preparet én né.

---

## EIT SUL VASQ

### HAG EID EN AMZÉR A BASQ.

TON : O filii et filiæ....

Crechénion, cânnamb victoér!
Hinihue Jesus-Chrouist, hur Salvér,
Zou ressuscitet lan a hloér!
Gloér de Jesus! *(quater)*.

Mari Madelén, Jacobi,
Ha Salomé, en tail Mari,
D'er baumein e zé paravi.
Gloér de Jesus!

Un Æl, é güen, ér bé chouquet,
E lar dehai : ne zoujet quet;
Jesus e zou ressuscitet.
Gloér de Jesus!

Quentéh ma cleuant eu doaré,
Deu Apostol e rid d'er bé
Aveit gout sur er huirioné.
Gloér de Jesus!

Ridéc e hrant ou deu a hèr;
Mæs sant Yehan, quènt sant Pièr,
E arrihue é bé hur Salvér.
Gloér de Jesus!

É creis é Zisciplèd tolpet,
Jesus en dès apparisset
Ha dehai peah en dès laret.
Gloér de Jesus!

A p'eu doé cleuet sant Thomas
Conz ag un nebeütèd quer bras,
Ar en arvar ean e chomas.
Gloér de Jesus!

Hur Salvér, guet eun ag er holl,
Hag eit m'hur behé credet ol,
En hum ziscoas d'é Apostol.
Gloér de Jesus!

Sell, Thomas, me bosté toullet,
Sell men neu zorn, sell men neu zroéd;
Ha créd ferm hemb doutance erbet.
Gloér de Jesus!

Pe huélas Thomas é gosté,
É zeu zorn, é zeu droéd ehué,
Ean e laras : hui zou men Doué.
Gloér de Jesus!

Nezé Jesus en dès laret :
Eurus er ré en dès credet,
Deustou ma n'ou dès chet güélet !
Gloér de Jesus !

Èn dé bras-men, dé læn a joé,
A voéh ibuel cännamb de Zoué
Gloér, mélodi ha trugairé.
Gloér de Jesus !

Mar d'omb guet-hou ressuscitet,
Sàuamb, adrest en treu crouéet,
Ilur haloneu hag hur sperèd.
Gloér de Jesus !

## EIT RIEU EN ASÇANSION.

HUANNADEU TREMA ER BARAOUIS.

Ton Quelven.

Pegours é vou délivret
M'inean a liameu
Ur horv hi dalb affliget,
É creis er poénieu?
Pegours-vou é quittein-mé
Mem buhé anquinus?
Ah! pegours-vou, ô men Doué,
É veiu guet-n-oh eurus?

Péh ur vuhé annéus?
E stleijan-mé bamdé!
Forban, trist hag hirvoudus,
Bout quer pél doh men Doué!

Tardein e hra de zonnét
Me zermén dehuéhan,
Eid achihue me ferlinded
Ha diguéor d'eign en nean.

Me sante me fallanté
É creis me zruhégueah;
Ah! n'en d'on meit vanité
É creis tristedigueah!
A bep tu é on gronnet
Guet mil tantation;
Attàu é on burtellet:
Mar couéhan... collet-on!

Corv a zoar, cahus prison
D'em inean liamet,
T'em dalh én affliction,
Er risel a vout collet:
Pegours é vei-té couéet,
Ha mé én liberté
D'abandonnein ol er bed
Eit neigeal devat Doué?

Guet truhé ha madeleah,
Jesus, sellet doh-eign:
Galhuet-mé d'hou rantelcah,
Hemb oh penaus bihuein?
Aveid oh é on crouéet,
Ne zesiran meid oh;
Hag é chif é vein perpet,
Bet quen ne vein guet-n-oh.

Na' scúéhet on-mé ér bed,
Men Doué, a pe chongean
En e hoès bet me hrouéet
Aveit monnet d'en neau!
Mæs hou conze séh men dar:
Mar souffran, e laret,
Guet guir courage ar en doar,
É vein recompancet.

Ah! courageenta, m'inean,
Hur poénieu e verra;
En amzér e dremein bean,
Hag er marhue e dosta :
Eit nitraig a boénieu
E souffrumb ér vuhé,
Doué e brepar d'emb joéieu
En ol éternité.

Quel liès pas e guérhan,
Me hum gav soulaget :
Rac chonge em bé é tostan
D'en termén desiret :
Tosteit vé en ær curus,
Ma espéran diblace,
Eit monnèt devat Jesus,
D'er guélèt face-oh-face.

Hui hemb quin e zesiran,
O men Doué éternel!
Eid oh bamdé é varhuan
Guet hirreah a verhuel!
Merhuel guet gûr garanté,
O dehuéhan victoér,
E hrei d'emb guélèt hun Doué
Er splandér ag é hloér!

++++++++++++++++++++++++++++++++++++++

## JOÉIEU ER BARAOUIS.

Pegours é vou torret
Liameu me inean?
Pegours vou ag er hed
Me zremein dehuéhan?

Neigeal e hrein aben
Hemb gloès hag hemb tristé,
Avel ur glomig huen
Aveit monnèt d'en né.

Trema er firmamant
Beannet en hum säuein !
En hiaul én ur momand
Pél mad e dremeinein.

Ha nezé me larou
Guet ur galon grèdus :
Tud mem bro, quenavou!
Quenavou bed chiffus!

Ha nezé me gânnou :
Qué, Satan milliguêt!
Eit jamæs quenavou;
Er victoér més douguet!

Digueoret, digueoret,
O dameurance hun Doué;
En hou palæs sacret,
Hinihue receuet-mé.

O dé mil gùéh eurus!
En né é antréan :
Péh càn mélodius
A peb-tu e gleuan!

Me halon n'helt mui pad
É presance me Salvér;
Avel er güellan tad,
Ean-memb em diguemér.

Dés, servitour fidel,
E lar guet caranté,
Dés d'er gloér éternel.
Antré én lchuiné.

É deourn me Jesus
É splann ur gouronnen;
Guet un air gracius
Ean hi laq ar me fèn.

Oh! pebéh un doustér,
Bout gnet-n-oh, ô men Doué,
Ha guélèt hou splandér,
Hou cloér ha brauité!

Naren : dén n'hell larèt
Péh joé ha lehniné
E hoès d'emb preparet
Guet-n-oh é lein en né.

Aveit poéniéu distér,
Me huél hou ç'amied
Ol courônnet a hloér,
Ar hou trôn azéet.

Tro-ha-tro d'oh me huél
En Ælèd ravisset;
Ha guet ou divaskèl,
Ou face ou dès cuhet.

Guet ur grèd éternel
Hemb arsàu é cânnant :
Santel, santel, santel
É un Doué ol buissant!

Ha hui, Mam trubéus,
Intron glorius Vari,
Gôérhiès carantéus,
Oh! na caërret oh-hui!

Hui e zou arlerb Doué
Ar en trôn huellan;
Hui zoug é lein en né
Er gourônnen caërran.

Gronnet-oh a sclærdér
É creis en ol madeu;
Ah! reit t'eign bout imbèr
Lodéc én hou joéieu!

Guet-n-ob é cârein Doué
Hemb ne hellein scûéhein,
Ha guet ur grèd nehué
Hemb arsâu er mélein

Caërret ur mélodi
E gleuein-mé bamdé!
O men Doué, én hou ty
É cânnér noz ha dé!

Pé quêntoh me fari:
Én hou ty, ô men Doué,
A noz n'en dès chet mui,
N'en dès nameit un dé!

En dé bras-cé e zou
Dé en éternité;
Ha quehet é padon
El ma padou un Doué

O m'inean, péh ur joé!
Oh! péh un eurusted!
Ur mor a lehuiné
E dorrei ha séhèd.

Un Doué eit birhuiquin
E séhei hun daren;
Ne vou mui nag anquin,
Na glahar, na poénieu.

O lehuiné hemb par!
O palæs caër un Doué!
Scûéhet-on ar en doar:
Pegours é hein d'en né?



## EIT DÉ ER PANTECOUST HAG ER CONFIRMATION.

### EIT GOULENN DONÆZONEU ER SPERÉD-SANTEL.

TON : O Saint-Esprit, donnez-nous vos lumières ...

O Sperèd-glan, mamen er güir sclærdér,
Ni hou suph, deit én hur halonneu ;
Hemb hou secour n'en d'omb nameit misér :
Scüillet ar-n-amb ol hou donæzonen.

Hemb hou secour, dré ur folleah hemb par,
Ne zesiramb nameit er faus joéieu ;
Dré hou farnès reit t'emb dispris en doar,
Reit t'emb cárein er güir plijadurieu

Hemb hou secour, hur sperèd zou tihoel,
Ne huélamb quet splandér er hairioné ;
Accordet t'emb sclærdér én treu santel
Aveit credein guet peah ha lehuiné.

Hemb hou secour, ne houyamb quet en hènt
E zeliamb héli eit bout salvet;
Dré hou sciance reit t'emb avel d'er Sænt
Gout ha mirèt er péh e ordrénet.

Hemb hou secour, é vanquamb a avis
Aveit dihorh er péh zou jaugeaplàn ;
Dré er gonseil hui-memb hun avertis,
Hag e hra d'emb choès er péh zou guellan.

Hemb hon secour, Satan guet é gounar
E bell forh-æs hur scontein ha feahein ;
Mæs guet hon nerh nitra n'hell hun disear :
Ni e varhuou quêntoh aveit pléguein.

Hemb hou secour, dob Doué é omb yein-sclas;
Én é guevér é omb tud quen ingrat!
Pliget guet-n-oh rein d'hur halon digas
Grèd ba tuémdér aveid un tad quer mad!

Hemb hou secour, é vihuamb hemb dongeance
Eit bur Hrouéour, un Doué a vajesté;
Ah! disquet t'emb creinein én é bresance
Guet er respet ha guet er garanté.

---

### EID ER MEMB TRA.

Ton : M'hou ç'ador, men Doué, me Hrouéér,
*Pé* : Doit, Speréd-Santel, m'hou péd.

Sperèd-glan, mamen a sclærdér,
Hou péet trubé doh hur misér;
Dischennet én hur haloneu,
Ha reit t'emb hou tonæzoneu.

Hemb hou secour, n'hun nès quin grèd
Nameit de glasq en treu crouéet;
Dré hou furnès, reit t'emb, men Doué,
Hoant ha goust d'en treu a zerhué.

Hemb hou secour, pihue e gompren,
Revé ma teli, hou lézen?
Reit t'emb sclærdér eit hanàuein
Er péh e zeliamb credein.

Hemb hou secour, ne houyamb quet
Penans gobér eit bout salvet;
Dré hou siance discoeit t'emb rèh
En hènt caër ag er santelèh.

Hemb hou secour, ô Sperèd-glan,
Diaviset-é hun inean !
Reit t'emb avis eit choês dalhmad
Er péh e zou mnihan d'hou crad.

Hemb hou secour, gnet é gonnar
Lucifer e hell bun discar ;
Reit t'emb nerh, ba ni er feahou :
Doh-oh perpet ni e zalhou.

Hemb hou secour, én hur halon
Doh Doué n'en dès meit yeinnion ;
Accordet t'emb én é guevér
Ur garanté douce ha tinér.

Hemb hou secour, ne zoujamb quet
Un Doué quer bras, Crouéour er bed :
Reit t'emb aveid er güellan Tad
Doujance santel bugalé vad.

++++++++++++++++++++++++++++++++++++

## É INOUR ER SACREMANT AG EN AUTÉR.

### EIT SULIEU ER SACREMANT.

Jesus a han-amb sourciable,
Quênt eit merhuel,
E hras ag é gorv adorable
Ur bonit santel:
Préciusset un donaezon !

Cânnamb ihnel ;
Gloér de Jesus, roué hur halon,
E zischenn qnen izel !

Er bara e change a sustance
Avel er gùin,
E za de vout, dré é buissance,
É gorv divin ;
Doué memb el lar : tàu, me ræson !
Cânnamb ihuel, etc.

Pe gonsacr er Bélég, aben
É ma presant
Jesus hur Salvér, Doué ha dén,
Er sacremant :
Sentein e hra doh péherion :
Cânnamb ihuel, etc.

Jesus e zou é peb bostie
Læn a vuhé ;
É garanté er sacrefie
Eid omb bamdé :
O miracle a gompassion !
Cânnamb ihuel, etc.

A pe vé torret en hostie
A béhieu,
Corv Jesus zou é peb-bauie
Ag en tammeu,
Hemb andur marhue na passion :
Cânnamb ihuel, etc.

Ni e remerq ér sacrefice
Bara hemb gùin ;
Ne huélamb nitra ér halice
Nameit er gùin ;
D'un Doué cuhet mélation !
Cânnamb ihuel, etc.

Ne vern quet pet e gommunie,
Receu e hrant
Jesus antiér é peb hostie,
Er sacremant.
Péh madeleah, crechénion!
Cânnamb ihuel, etc.

Mæs étré-z-hai péh différance
Pe recenant,
Ha péh quen dishanval santance
E véritant
É hobér ur memb action!
Cânnamb ihuel, etc.

Er ré vad e gav ou bonheur
Er sacremant;
Er ré fal e gav ou maleur,
A pe dostant
É goal-stad d'er gommunion:
Cânnamb ihuel, etc.

Jesus d'er grechénion fidel
E zou buhé;
D'er ré zou ér péhed marhuel,
Ur marhue nehué:
Ind e refresq é bassion:
Cânnamb ihuel, etc.

Bara en Æléd, guir bihuance
Bugalé Doué,
Tré ma vihuamb bur honfortance
En hun tristé,
Hui zou hun nerh perhinderion:
Cânnamb ihuel, etc.

N'heliéh quet gobér davantage,
O roué a hloér!
Aveit bout hui memb hur partage
En hur misér;
Raccé, guet obligation,
Cânnamb ihuel, etc.

Jesus, Bugul caranteus,
Læn a druhé,
Plijet guet-n-oh rantein eurus,
E lein en né,
Ha devèd ha bugulion!
Cânnamb ihuel, etc.

## EIT GOUIL CALON SACRET JESUS.

AMAND INOURABL DE GALON SACRET JESUS.

Ton : Hou pet chonge, ô Guérhiès Vari.

O Calon sacret me Jesus,
Calon perpet caranteus,
Ne mès groeit meit hou ç'offancein;
Mæs desir e mès d'hou carein.

Hui zou er vamen précius
Ag er græceu crihue ha nerhus,
E receuan liès én dé
Hag e douch quement me iné.

Calon sacret, hui zou en nor,
Hag e hoélan perpet diguor,
Eit diguemér er héah péhour
A pe houlenn guet-n-oh secour.

Allas! bet-on-bet, me Salvér,
Dinatur-bras én hou quevér;
Mæs sellet dob-eign guet truhé :
Quittat e hran me fallanté.

Torret e mès bet lézen Boué
Cant ha cant mil gùéh ém buhé ;
Multrér infâm, péhour ingrat,
Trézet e mès Calon me Zad!

Dirac-z-oh, Calon adorable ,
É hran un amand inourable :
Pardon a me sacrilèjen ,
Pardon a me ol péhédeu !

Pardonnet en ol torfæteu,
Er blasphémen, goal bedennen
Groeit bamdé dré er bayannèd
Ha dré en ol héritiquèd !

Mæs siouah t'emb-ni crechénion !
N'hun nès bet nameit yeinnion
Eit hou caranté, me Salvér,
Ér sacromant ag en Autér.

Ar hun deuhlin betag en doar
Stouyet guet anquin ha glahar,
Criamb guet ur voéh truhéus :
Pardon, pardon, Calon Jesus!

Bugul mad, hui e hoès clasquet
Er gueah deveden fariet :
Chetu hi é houlenn pardon ;
Digueoret dehi hou Calon!

Tad mad, hui e boès huannadet
D'hou mab prodig e oé collet ;
Quæ en dès bout bet dinatur :
Sellet-ean hoah èl hou croaidur!

Em goaid é carehen golhein
En droug e mès groeit é péhein ;
D'er bihannan, hèd mem buhé,
Ouilein e hrein me fallanté.

Guet respet d'hou ç'ilisieu
Me yei d'offrein me fedenneu ;
Ha, guet ur guir devotion,
Me dostei d'er gemmunion.

D'en overen me yei ehué
Guet fé ha guet humilité ;
Hou Calon, dré er sacrefice,
E zistannou hoah hou justice.

Guet confiance é espéran
É vou pardounet d'em inean,
Dré vérit hou Goaid précius
Hag hou Calon carautéus.



## PE SAU CORV DOUÉ ÉN OVEREN.

O m'hou ç'ador, Hosti sacret,
Hui zou eid omb un Doné cuhet ;
Én-ah Jesus, dré garanté,
Zou corv, inean, divinité.

O m'hou ç'ador, Goaid précius,
En dès sculiet mambreu Jesus,
Aveit golhein hun ineaneu
Coucíet dré hur péhedeu.

É sacrefice en Overeu,
Jesus hur Salvér e zischeun,
E renehué ar en Autér
Er sacrefice ag er Halvér.

Chongeamb, guet grad ha guet respet,
Én tourmanteu ha marhue caiet
Én dès bet anduret Jesus
Eit hul laquat de vout eurus.

M'hou ç'ador, men Doué, a galon,
Mé ador hou marhue ha passion;
M'hou ç'ador hoah doh hum offrein:
Reit t'ein secour eit hum salvein.

---

### EID ER MEMB TRA.

TON : Adoramb ol.

Na brasset-é, ô men Doué, hou puissance!
Én ur momand, ô péh un différance!
Er bara zou changet é corv divin Jesus,
Hag er guin zou changet én é hoaid précius.

Ya, men Doué, me gréd guet assurance
É oh amen idan en apparance,
Guet hou ç'ol majesté ha guet hou ç'ol pouvoér,
Quer bras avel én nean é oh ar en autér.

O tra souéhust! ô Mistér admirable!
Péh carante aveit tud misérable!
Mab Doué hum offre hoah d'é Dad eit hur salvein:
N'en dès nameit un Doué e hell él-cé carein.

M'hou câr ehué, me Jesus amiable,
Me garehé hoah open bout capable
D'hou carein hemb musul hag hemb fin, me Salvér;
Mæs, allas! me halon en hum gav rai zistér.

Ol Sænt, Ælèd, ha hui, Guerhiès Varie,
Ah! prestet t'eign hou calon, m'hou suplie,
Eit carein me Jesus, un Doué a garanté,
Hag épad en amzér hag én éternité.

EID ER MEMB TRA.

Ton : Adoremus in æternum.

Mélamb Jesus de virhuiquin ;
É vadeleah e zou hemb fin.

Mélamb é garanté tinér
Ér sacremant ag en Autér.

Gloér hag mour revou perpet
D'en tri person ag en Drindèd !

EID ER MEMB TRA.

Ton : Pegours é vou torret.

Sellet guet caranté,
Jesus Salvér er bed,
Sellet hoah guet truhé
Doh er péhour calet.

Distäguet é galon
Doh folleaheu er bed,
Hag ansaignet dehon
En hènt de vout salvet.

Eit-hou e hoès souffret
Tourmanteu quen eahus !
Eit-hou e hoès scûillet
Ol hou Goaid précius !

Eit-hou ar en Autér
Bremen hoah hum offret ;
O Tad læn a zoustér,
Pardonnet, pardonnet !

Hui e huél hur glahar,
Hui e huél hun dareu ;
Hun anquin zou hemb par :
Pardonnet hur fauteu.

## EID ER MEMB TRA.

Ton : Parce, Domine.

Pardon, ô men Doué, pardon d'hou pugalé ingrat!
Ah! n'hum vanget quet; hui zou perpet hun tad.

Pardon, ô men Doué, pardon d'hou pugalé cablus!
Hui zou un Doué just, mæs ebné truhéus.

Pardon, ô men Doué, pardon d'hou pugalé glaharet!
Sellet doh hun dar, ha n'hur refuset quet.

Pardon, ô men Doué, pardon, ô me Salvér Jesus,
D'er bobl e hoés prenet dré bou Coaid précius!

## EID ER VÉNÉDICTION.

Adoramb ol, ér Mistér admirable,
Un Doué cuhet, hur Salvér adorable;
Joéntamb hur boébien, ha cânnamb ol ihuel
En inour de Jesus, Mab en Tad éternel.

Eit chomguet-n-emb, ha rein d'emb confortance,
En ham laqua idan en apparance;
Jesus, seuillet ar-n-amb peb sorte donæzon,
Ha reit t'emb, ni hou péd, hou pénédiction.

Æléd en Nean, dischennet m'hou couvie,
Trugairéquett aveid omb Mab Marie:
Gloér revou d'en Drindéd, ti i person én un Doué,
Ér bed-men, ér bed-hont bag én éternité!

## PEDAIRVÈD LODEN.

É INOUR ER HUÉRHIES, EN ÆL-MAD HAG ER SÆNT.

### É INOUR ER HUÉRHIÈS.

EIT MIS MARI.

TON : O filii et filiæ...

Gloér de Vari! Gloér de Vari! Gloér de Vari!

Hag èr hérieu hag ar er mæz,
Peb gùir grechén, mui eit jamæs,
E gånn é mis mai d'er Huérhiès :
Gloér de Vari! (*quater.*)

Ni chué, guet devotion,
Dirac autérieu hun Intron,
Cånnamb a vêg hag a galon :
Gloér de Vari!...

Sænt hag Ælèd, a lein en né,
Joéntet hou poêhieu doh hur ré,
Quevret guet-n-emb cånnet guet joé :
Gloér de Vari!...

Pebéh confort eit peb-hani,
A pe hurvoud guet melconi,
Cleuét cånnein guet melodi :
Gloér de Vari!...

Arlerh Doué, hi zou er guetan,
Er Baraouis, eu ihuellan,
En hur hevér en dinérran.
Gloér de Vari!...

Douç-é de vitin golou-dé,
Douç-é er glouéh e gouéh é mai;
Mari e zou douçoh eit hai.
Gloér de Vari!..

A dia-sur, er Sænt, en Ælé,
En dès guellèt bras dirac Doué;
Mari en dès mui aveit-hai.
Gloér de Vari!...

Mari, ô Patromès er France,
Hui zou hun nerh, hur retirance;
En-oh é ma hur hénfiance.
Gloér de Vari!...

A greis hou cloér ha lelminé,
Taulet ur sèl a garanté
Ar-n-amb gronnet a beuranté.
Gloér de Vari!...

Obtenet t'emb græceu neihus,
Eit ma vehemb perpet grèdus
De chervijein hou Mab Jesus.
Gloér de Vari!...

Hèd hur buhé, ni hou cârou,
Hèd hur buhé, ni hou mélou:
Goudé d'en nean hui hur galhuou.
Gloér de Vari!...

EID ER MEMB TRA.

TON : Parons le sanctuaire.
*Pé* : C'est le nom de Marie.

Digueor-é Mis Marie :
Aveid omb péh ur joé ;
Cânnamb guet mélodie,
Ni ol hé bugalé !

DISCAN :

Gloér d'er Huérhiès santel,
Inour ha mélodi !
Laramb guet en Arhæl ;
Ni bou salud, Mari.

Én ur mis quer bourrus,
Er baeran ag er blai,
Pihne ne vehé grêdus
D'hi inourein bamdé ?
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Peb tra a zianvês,
Ar en doar ag én nean,
De vèlein er Huérhiès
E gouvi peb-unan.
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Er boquêtteu quer caer,
E huélamb ér pradeu,
E zou èl ur miloér
Ag hé ol vertuyeu !
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Guet hé lihue rû ha bràu,
Er rosen gracius
E lar é ma attàu
Doh-emb carantéus.
Gloér d'er Huérhiès, etc.

É peb fleurdelisen,
Güen, hemb couciadur,
Pihue ne banàu aben
Er Huerhiès perpet pur?
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Mar sàu quel ligternus
De vitin goleu-dé,
Er Huérhiès glorius
E splann muyoh én né!
Gloér d'er Huérhiès, etc.

En hiaul, ér firmamant,
A sclærdér curunet,
É zou hé gusquemant
É palæs en Drindéd!
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Inou, deuzéc stiren,
Dré er burhud brassan,
E liguern ar hé fèn,
Ar en trôn ihuellan!
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Mæs, perac clasq quet pél
Hou cloér hã vertuyeu?
Scrihuet-ind, Mam santel,
É creis hur halonou.
Gloér d'er Huérhiès, etc.

Aveit pris ag hur poén,
O Güérhiès truhéus!
Guet-n-oh ni e houlenn
Ur sèl carantéus.
Gloér d'er Huérhiès, etc.



## GLOÉR MARI.

Ton : Parons le sanctuaire.

Mélamb, poble fidel,
Er Hüérhiès Mam de Zoué;
Deust d'hé rang quen ihuel,
Hi zou hur mam ehué.

Gloér d'er Hüérhiès santel,
Inour ha mélodi!
Laramb guet en Arhæl :
Ni hou salud, Mari!

Dré hé güérhtæt hemb par
Ha dré hé santeleah,
Hi dès séhet hun dar,
Dégasset d'emb er peah.

Gloér, etc.

Cânnamb, pobl ag en doar,
Pélloh ne zoujamb quet :
Satan guet é gounar
Hi dès bet discarret.

Gloér, etc.

Avel ur boquet caër,
Hemb tam couciadur,
Hi zou mam hur Salvér
Ha Güérhiès perpet pur.

Gloér, etc.

En dé zou hemb sclærdér
Étal oh, mam de Zoué;
En hiaul zou hemb splandér
Étal hou prauité!

Gloér, etc.

En dar ém deulegad,
Me halon hirvoudus
Trema oh e huannad,
O Guérhiès truhéus!
Gloér, etc.

Doh-oh, guet confiance,
Pihue en dès bet recour,
Hemb cavouèt assistance,
Hemb en devout secour?
Gloér, etc.

Ni e venn hou quemér
Eit hun avocadès,
Hui vou é peb amzér
Hur mam hag hur rouannès.
Gloér, etc.

Hui zou ur vam tinér,
Ni zou hou pugalé;
Sellet doh hur misér:
N'en d'omb meit peuranté.
Gloér, etc.

Doh ardeu Lucifér
Ha trompereah er bed,
Doh peb droug ha dangér
Goarantet-ni perpet.
Gloér, etc.

A pe sônnei en ær
De vonnèt dirac Doué,
Guérhiès læn a zoustér,
Receuet hun iné.
Gloér, etc.

Conduyet-ni aben
De ranteleah en nean,
Ha laquett ar hur pèn
Er gourônnen caërran.
Gloér, etc.

Reit t'emb gùélet Jesus,
Jesus hur haranté;
Reit t'emb ol bont eurns
Guet-hou é lein en né.
Gloér, etc.

## EIT GOUILIEU ER HUÉRHIÈS.

### EIT GOUIL-MARIA-EN-AVÈND.

### MARI CONCEUET HEMB PÉHÈD.

Ton : Quam pulchre graditur.

Pihue-é enta honnen, Ælèd, laret d'eign-mé,
E sàn ag en deserb avel er goleu-dé?
Ælèd, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur!

Ol bugalé Adam, quentéh m'ou dès buhé,
E zou, dré er péhèd, düet én ou né;
Penaus honnen, hi é hunan,
N'en dé bet idan perh Satan?

Caërroh pand ha ĝuennoh eid ur fleurdelisen,
Étré merhèd Adam é splann er hroaidur-men!
Ælèd, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur!

Guet é vor a splandér en hiaul, é lein en nean,
N'en dé quet hoah quer caer èl m'en dé hé Inean:
Ælèd, na caërret ur hroaidur!
Glan-é a bep couciadur!

De noz, el loér e splann é creis en tihoeldéd;
Honnen, mui eid el loér, e daul splandér ér bed :
Ælèd, na caërret ur hroaidur !
Glan-é a bep couciadur !

Peb-unan en hum hoél én ur riolen sclér :
É creis inean honnen limaj Doué e hoélér.
Ælèd, na caërret ur hroaidur !
Glan-é a bep couciadur !

Pihue-é enta honnen, Ælèd, laret d'eign-mé,
E sàu ag en deserh avel er golen-dé ?
Ælèd, na caërret ur hroaidur !
Glan-é a bep couciadur !

EN ÆLÈD.

Cânnet a bouis hou pên, cânnet pobl ag en doar.
Digouéhet-zou hinihue ur burhud hemb é bar :
Gouyet é ma er broaidur-zé
Crouéet aveit bout mam de Zoué.

Penaus é tostéhé er péhèd d'hé inean ?
Hi e flastrou un dé guet hé zroéd pên Satan ;
Pobl en doar, caërret ur hroaidur !
Glan-é a bep couciadur !

Cânnet, pobl ag en doar, cânnet guet en Ælèd,
Cânnet èl omb én nean, ér puar horn ag er bed ;
Cânnet : inour, gloér d'er hroaidur
Zou crouéet hemb couciadur !

EN ÆLÈD HAG ER BOBL AG EN DOAR.

Aveid oh, ô Mari ! hur halon hag hur hân :
Ni hou càrou ér bed, ni hou càrou én nean ;
Ni e larou : inour perpet
D'er Huérhiès glan a bep péhèd !

## PEDEN D'ER HUERHIÈS CONCEUET HEMB PÉHÈD

TON : Santès Mari, Mam Doué.

O Mari, mam de Jesus, merh en Tad éternel,
Priéd er Sperèd-Santel, secour en dud fidel;
Mari, hui zou bet perpet cåret guet en Drindèd :
Pedet eid omb, ô Mari conceuet hemb péhèd !

O Mari, Mam ha Guérhiès hemb tam couciadur,
Hui e zou bet conceuet, hui e zou gannet pur;
Mæs ni zou bet ér péhèd conceuet ha gannet :
Pedet eid omb, ô Mari conceuet hemb péhèd !

O Mari, ô Mam santél, santel drest en Ælé,
Hui ne boès jamæs péhèd épad ol hou puhé;
Mæs ni, sihoah ! ni hun nès Doué liès offancet :
Pedet eid omb, ô Mari conceuet hemb péhèd !

O Mari, hui e hoès bet ur marhue doncç hag eurus;
Rac marhue-oh guet caranté, guet hirreah de Jesus;
Guérhiès, én ær ag hur marhue, n'huu abandonnet [quet :
Pedet eid omb, ô Mari conceuet hemb péhèd !

O Mari, hui zou hremen guet Jesus ér joéieu;
Mæs ni, hou pugalé gueah, ni zou hoah ér poénieu !
Obtenet t'emb, Mam santel, ma vehemb ol salvet :
Pedet eid omb, ô Mari conceuet hemb péhèd !





## EIT GOUIL MARIA É MERH.

TON : Ni hou salud, ô Mam de Zoué.

Ni hou salud, ô læn a hræç,
Er santellan zou bet jamæs,
Mari,
Er santellan zou bet jamæs.

Guet-n-oh é ma en Eutru Doué,
Guet é dinérran caranté,
Mari,
Guet é dinérran caranté.

Drest en ol groagué beniguet,
Hui zou Mam ha Guérhiès perpet
Mari,
Hui zou Mam ha Guérhiès perpet.

Beniguet-é ehuê Jesus,
Er fréh ag hou corv précius,
Mari,
Er fréh ag hou corv précius.

Santès Mari, ô Mam de Zoué,
Mam quen ihuel é lein en né,
Mari,
Mam quen ihuel é lein en né!

Sellet doh-emb, queah peurerion,
Pedet eid omh, queah péherion!
Mari,
Pedet eid omh, queah péherion!

Pedet eid omb é peb amzér;
Rac hemb arsàu hun nès dobér,
Mari,
Rac hemb arsàu hun nès dobér.

Drès peb-tra, én ær dehuéhan,
Groeit t'emh feaheiu ardeu Satan,
Mari,
Groeit t'emh feahein ardeu Satan.

Goulennet guet hou mah Jesus,
Eid omb ur marhue douce hag eurus,
Mari,
Eid omb ur marhue douce hag eurus.

Pliget guet-u-oh, Mam a druhé,
Cheleu peden hou pugalé,
Mari,
Cheleu peden hou pugalé!

## EIT GOUIL MARIA É GOURHELÉN.

Ton : er *Magnificat* ël ma vé cânnet én ils;
*Pé* : O na hirret un noz!

Méleiu e hra m'inean brastêd eu Eutru Doué;
D'en Entru Doué hemh quiu é laran trugairé!

Guet men Doué, me Salvér, guet uerh é garanté
Ne had hui me halon; saill e hra guet er joé!

A leiu eu Nean é taul ur sèl a vadeleah;
A lein eu uean é sell izeldêd é vatêh!

Rac-cé guet ol eu dud é vein galhuet eurus;
Ol en dud e vrudou me ranq quer glorius!

Na caërret ur miracl! eid on pèh uu inour!
Choéjet-on avelt bout Mam de Zoué, d'em Hrouéour!

N'en dès nitra diæs d'é huissance éternel:
Revou de virhuiquin mélet é Hanhue sautel!

É vadeleah hemb par é quevér er ré vad
Ou hëli, hemb scühem, a rumad de rumad!

É quevér er ré fal é golér zou spontus:
Én un taul é tismant ou chongeu orgueillus!

Guet ur guir é tiscar er rouanné ihnellan;
Ar en trôn é sàu tud ag er ranq izellan!

Rein e hra d'er heah peur madeu guet larganté;
Hag er pinhuiq e lausq dé gouéh é peuranté!

Doh Israël, é bobl, en dès anfin truhé;
Ag é visericord en dès chongé a nehué!

Revé er promesseu en doé groeit aveit mad
D'hun tud a rum de rum ha d'Abraham hun tad!

## EIT GOUIL-MARIA-CREIS-ÆST.

TON : O vos ætherei;
Pe. Jesus adorable

Cànnet guet mélodi,
Ol Sænt hag Ælé;
Cànnet gloér de Vari
Guet er brassan joé!
Hinihue, ô dé curus!
É quitta er bed,
Hag é ma guet Jesus
En nean receuet!

Oh! péh quel figùerous
É ta ag er bé!
Oh! péh quer gracius
É sàu-hi d'erhlué!
Gronnet-é a sclærdér,
Splann-é èl en hiaul!
Hé bràuité, hé gloér
E hra sonéh d'en ol!

Guet hirreah digueoiet,
Dorieu caër en né!
O Guérhiès, antréet
É palæs hou Toué!
Én arben d'hou Rouannès,
Deit, Ælèd santel;
Ha mêlet eit jamæs
Hé ranq quen ihuel!

O Guérhiès glorius,
Na doucet ur peah
E venn rein d'oh Jesus
Én é ranteleah!
Pebêh ur gouronnen
Zou d'oh preparet,
Ha laqueit ar hou pèn
Guet hou Mab câret.

Deit, e lar guet doustér,
Mam carantéus;
Deit, antréet ém gloér,
Bèh guet-n-eign eurus.
Tremeinet-é anfin
Hou poén ha glahar;
Bremen, eit birhuiquin,
Me séhou hou tar!

Drasset-é hou quelloud
Dirac bur Salvér!
Dré hou teourn é rid
É hræç é peb ær;
Hui zou é lein en neau
Drest en ol Ælé;
Hui e zou er guétan,
Guérhiès, arlerh Doué.

O Rouannès beniguet
E zou en tostan
De Jesus azéet
Ar en trôn caerran;
A greis hou lehuiné,
Seitet hun anquin;
Ha d'hou queah bugalé
Reit ur joé hemb fin!

## EIT GOUIL-MARIA É GUENHOLON.

### HANHUE SANTEL MARI.

Ni hou salud, ô Mam de Zoué,
Mam ha Rouannès d'emb-ni ehué,
Mari!
Mam ha Rouannès d'emb-ni ehué!

Revou hanàuet tro-ha-tro,
Ha mêlet hou ç'Hanhue é peb bro,
Mari!
Ha mêlet hou ç'Hanhue é peb bro!

Arlerh en Hanhue caér a Jesus,
N'en dès chet Hanhue quer glorius,
Mari!
N'en dès chet Hanhue quer glorius!

N'en dès Hanhue erbet quen nerhus,
Na Hanhue erbet quer confortus,
Mari!
Na Hanhue erbet quer conforius.

Un Hanhue-é a salvedigueah,
Hag ur vamen a santeleah,
Mari!
Hag ur vamen a santeleah!

Un Hanhue-é a zevotion,
A joé, a gonsolation,
Mari!
A joé, a gonsolation!

Hou ç'Hanhue e zon donç d'er guéneu,
Ha douçoh hoah d'er haloneu,
Mari!
Ha douçob hoab d'er haloneu!

Confortein e bra er péhour;
Dehou quentéh é ra secour,
Mari!
Debou quentéh é ra secour!

Pégnement a dud affliget
Dré er poénieu hag er hlinhuèd,
Mari!
Dré er poénieu hag er hlinhuèd!

E zou bet quer bean soulaget,
Él m'ou dès hou ç'Hanhue prononcet,
Mari!
Él m'on dès hon ç'Hanbue prononcet.

Oh! p'hou gavehemb trebonlet
Dré boén er horv pé er sperèd,
Mari!
Dré boén er horv pé er sperèd;

Secour guet-n-ob ni houlennou,
Ha bui hemb manq hur secourou,
Mari!
Ha bui hemb manq hur secouron!

Er bed, er hig, en droug-sperèd,
E hra d'emb ur brézel calet,
Mari!
E hra d'emb ur brézel calet!

Mæs, dré hou ç'Hanhue ha Hanhue Jesus,
Perpet ni ou feahou fonnus,
Mari!
Perpet ni ou feahou fonnus!

Obtenet t'emb, hèd hur buhé,
Hou chervijein guet caranté,
Mari!
Hou chervijein guet caranté!

Én ur héli hou vertuyeu,
É pellat doh er péhedeu,
Mari!
É pellat doh er péhedeu!

Reit t'emb, én hun dehuéhan ær,
Larèt hou ç'Hanhue læn a zoustér,
Mari!
Larèt hou ç'Hanhue læn a zoustér!

Reit t'emb, arlerh hun oì tristé,
Mélein guet-n-oh Jesus én né,
Mari!
Mélein guet-n-oh Jesus én né!

## EIT GOUILIEU ARAL ER HUÉRHIÈS.

### AVE, MARIS STELLA.

Ni hou salud, steren er mor,
Ag en nean hui e zou en nor:
Mam ha Guérhiès, Guérhiès perpet,
D'oh hui inour, gloér ha respet!

Salud en Æl pe receuet,
En hanhue a Ev e zou changet:
É léh er marhue, reit t'emb buhé,
Hag ur joé douce é léh tristé.

Torret rangenneu en dud fal,
Dégasset sclærdér de ré dal :
Pélleit doh-emb er guir drougueu,
Obtenet t'emb peb sort madeu.

Ab! discoeït d'hou quçah pugalé
É oh ur Vam læn a druhé :
Presantet d'hou Mab beniguet
Peden ou halon glaharet.

Güerhiès pur, Güerhiès er burran,
É misq er ré douç en douçan,
Golhet hun ol couciadur,
Groeit t'emb ehué bout douç ha pur.

Groeit t'emb bihuein perpet fidel,
Perpet ferm é creis er brézel,
Aveit méritein guet Jesus
Tanhouat bonheur er ré eurus.

Gloér d'en Tad en dès hur hrouéet!
Gloér d'er mab en dès hur prenet!
Ha gloér ehué d'er Sperèd-glan,
Rac ma santeü en incan!



POUVOÉR MARI.

TON : Ridet, ridet, men der.

Pedamb, poble crechén,
Er Hnerhiès beniguet;
Rac perpet hé feden
Guet Doué zou cheleuet.

DISCAN

Güerhiès santel,
Ar-n-amb taulet ur sél;
Mam truhéus,
Pedet eid omb Jesus!

Hi zou avocadès
Peb-unan dirac Doué ;
Hi zou trezolerès
Er madeu ag en né.
Güerhiès, etc.

Dré hé deourn é passe
Ol græceu hur Salvér;
Ar hé goulenn é casse
Secour é peb dobér.
Güerhiès, etc.

Eid omb calon Mari
N'en dé meit madeleah ;
Ne gavehemb guet-hi
Nameit doustér ha peah.
Güerhiès, etc.

Rac-cé, peurerion queah,
Trema ur Vam quer mad
A greis hun truhegueah
Sàuamb hun deulegad.
Güerhiès, etc.

Criamb é peb dangér,
É peb tantation :
Secour, ô Mam tinér,
Secour eit péherion !
Güerhiès, etc.

Laramb dehi : Rouannès,
Hui zou hun espérance ;
Guet-n-oh é creis hur gloès
É ma hur bonfortance.
Güerhiès, etc.

Laramb dehi digueor,
Arlerh hur perhindèd,
D'hun mean peur en nor
A balæs en Drindèd.
Güerhiès, etc.



## BOÉH MARI.

Me gleu ur voéh donce ha tinér
Hag e lar d'eign é peb momand ;
Croaidur penr, a greis ha visér,
Sell doh-eign ; me zon ol-buissant.

O Mam santel,
Guérhiès fidel !
Hui e houlenn hur haranté ;
O Mam santel,
Guérhiès fidel,
Eit mad é omb hou pugalé!

Gùir-é : Santan dré é gonnar
Ne ra peah erbet d'ha ç'mean :
Mæs n'en dès gùir joé ar en doar :
Er gùir joé n'en dé meit én nean.

O Mam santel, etc.

O me hroaidur, gnet confiance
Lar d'em halon ha drebilleu ;
Ya, me zoucei hemb doutance,
Me zoucei ol ha boénieu.

O Mam santel, etc.

M'nean, er voéh-cé amiable
Zou boéh Mari, rouannès en né :
Ah! doh ur stad quer miserable
Calon ur vam en dès truhé.

O Mam santel, etc.

É hnélèt quement a sourci,
Hà te chomou hoah aheurtet ?
Cheleu quêutoh doh boéh Mari,
Ha quênt pêl é vei consolet.
O Mam sautel, etc.

Na doucet-é, Mam truhéus,
Hon poéh aveit queah péberion ;
Hi bul laqua de vout curus,
Hi e raut er joé d'ur halon !
O Mam santel, etc.

❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧❧

## HUANNADEU TREMA ER HUÉRHIÈS.

A leiu en nean, ô Marie,
Cheleuet hur pedeuneu ;
Queméret, ui hou suplie,
Eid ou goaru hur haloneu :
Hun desir, Guêrhiès santel,
Zou quêrhèt ar hou pasen,
Ha bet er marbue bout fidel,
Avel oh, d'hur promessen.

Deuston m'en d'oh ar en trône
Er haërran arlerh trôn Doué,
Ha ma touguet ur gouróue
Splau èl en hiaul de greisté,
Hou calon, mam charitable,
En dès ur sèl truhéus,
Eid omb tud quer miserable
En ur vro disconfortus.

Sellet : a boéu, a visér
A bep tu é omb gronuet ;
Perpet é omb én danger,
Er boén hag er sconl peipet :

Peh ur vuhé miserable
E sterjamb-ni bet hur bé!
Ar-n-amb, ô mam charitable,
Taulet ur sèl a druhé.

Na tristet un héritage
En dès hun tad maleurus
Lausquet guet-n-emb eit partage
Pad ur buhé anquinus!
El queah devèd miserable,
Esposet-omb d'er bleidi:
Hui-é, ô mam charitable,
Hur retirance, hun abri.

Dilausquet-omb ar en doar,
Avel peur orphelinéd;
Hur bihuance e zou hun dar,
Avel queah tud forbannet:
Queméret, mam charitable,
Queméret eit bugalé
Peurerion quer miserable,
Divroet, lœn a dristé.

Seillet: én ur vro barbar,
É creis hun anemisèd,
É omb taulet ar en doar,
Queah tud er péhèd gannet!
Hur halon lœn a hlahar
Ne houér mui meit huannadein:
Hur guéneu è bro Cédar
E zou mud avéit cânnein.

Dal-omb: ah! reit t'emb sclærdér
Aveit condui hur paseu;
Hur halon zou hemb tuémdér,
Hemb gréd eit hun devérieu
Coulennet, mam charitable,
Eid omb tan er garanté;
N'en dès bonheur véritable,
Nameit é càrein hun Doue!

Hun deulegad en hum sàu
Trema hur Mam truhéus,
Rac goan-omb, ni en hanàu,
Hag hun anemis nerhus;
Mæs astennet d'emb hou torne
Hag é vehemb goarantet;
Hui e forcet de retorne
En ihuern Satan scontet.

---

EID ER MEMB TRA.

Ton . É peb amzér.

Santès Mari,
Ni hou supli,
Ag eu nean reit t'emb secour ;
Queah peurerion
Ha péherion,
Doh-oh ni hun nès recour.

DISCAN.

Guérhiès tinér,
Mam a zoustér,
Hun espérance, hur buhé ;
En hur poénieu
Ha dobérieu,
Sellet doh-emb guet truhé !

Ne gavamb quin
Nameit anquin
Tré ma chomamb ar en doar ;
É peb amzér,
Guet hur misér,
Hun deulegad e scüill dar.
Guérhiès, etc.

Na liesset
Eid er péhêd
Hun nès grêd ha caranté!
Quentéh d'en droug
Ni en hum zoug:
N'en d'omb quin meit fallanté!
Gùérhiès, etc.

Hur goal deichen
En ou laceu
E glasq perpet bul louyein;
Couéh e hrehemb,
Collet vehemb,
Ma ne zet d'bun assistein.
Gùérhiès, etc.

Guet cand folleab
Ha lorbereah,
Er bed e venn bur gounit;
E zeverrance
Hag é vobance
D'en bélieiu hur solit.
Gùérhiès, etc.

Læn a gounar,
Eit bun discar,
É ta Satan miliguêt;
Hemb tam repos
Na dé na noz,
É hra d'emb brézel calet.
Gùérhiès, etc.

Doh Doué hun tad,
Un tad quer mad,
Hur halon e zou yeiu-sclas;
Eid er pedem,
En inourein,
É omb ponuér ha digas.
Gùérhiès, etc.

Mæs open hoah,
Er péh zou goah,
Sammet-omb a béhedeu;
Pihne e gavou,
E hanàuou
Brastèd eahus é fauteu?
Gùérhiès, etc.

Rac-cé, Gûérhiès,
A greis hur gloès,
Trema-z-oh é sàu hur boéh:
D'hou pugalé,
É lein en né,
Étal oh goarnet ul léh.
Gûérhiès, etc.

Na caërret vou
Gùélèt inou
Hou cloér hag hou prâuité;
Hag, hemb scuéhein,
Guet-n-oh mèlein
Doné eid un éternité!
Gùérhiès, etc.

---

## EIT HUM LAQUAT IDAN PROTECTION ER HUÉRHIÈS.

Ton : É ba d'achihue.

Mari, hur Mam carantéus,
Ah! taulet ur sèl truhéus
Ar-n-amb él léh-men beniguet,
Aveit hou mélein dastumet.

Dobér en dès én é néhig
A askel é vam en einig:
Idan hou tivaskel chué,
Mari, laqueit hou pugalé.

D'en han, p'en dé bras en tnêmdér,
En doar a hlau en dès dobér:
Eid omb goulennet glouéh en nean,
Mari, séh-corn-é hun inean.

Dobér en dès er gueah devèd
Doh er bleidi a vout goarnet:
Ni, Guérhiès, ni hun nès dobér
A vout goarnet doh Lucifér.

Er broaidnrig, a p'en dé clan,
P'en dé losquet guet en derhian,
A lar d'é vam: ah, secour-mé!
Clan-omb, secouret-ni, Mam Doné.

A p'en dé arfleuet er monr,
Én é vaguig, er beah pisquour,
Guet en houlenneu vou lonquet
Ma n'en dé guet Doué secouret.

Er bed a zou ur mor eahus,
Læn a garrég, ha houlennus,
Hag hur bâg a zou quen distér:
Truhé doh-emb, ô Mam tinér!

---

EID ER MEMB TRA.

Ton. Combien j'ai douce souvenance...

Chetui amen, Guérhiès tinér,
Quéah péberion læn a visér,
E venn, guet ur galon joéius,
Quemér
Eit Rouannès mam caranténs
Jesus.

Hou câreín, Rouannès amiable,
A guement ma vebemb capable,
Henneh vou hur sourci fidel,
Dalbable,
Ah! quêntoh eit hou tilezel,
Merhuel!

Na de Satan, na d'é lorbage
Ne bléguehemb mui davantage;
Reit t'emb, ô Guérhiès beniguet!
Courage
Eit larein quenavou parfæt
D'er bed.

Aveit hur holl, mar dé possible,
Satan, guet é ardeu horrible,
Liès boah e hrei d'emb brézel
Terrible;
Taulet ar-n-amb, Guérhiès santel,
Ur sèl.

Marcé é larou d'emb er bed
Penaus n'en d'omb nameit sodéd,
Rac ma pêllamb doh é hoari
Amoèd;
Mæs hou carein vou hur joé-ni,
Mari.

Pe zehé d'emb couéh ér vouillen
Ha torrein, men Doué, hou lézen,
Eit hun tennein ag er péhèd
Soudén,
Hou torn, ô Mari, astennet
Perpet.

Ni hun nès cleuet, a groaidur,
Mélein hou touster hemb musur
É quevér er gueah péherion,
Mam pur,
E houlenn a greis ou halon
Pardon.

Pe vehemb pouiset ér balance,
Ha ma vou laret hur santance,
Mam truhéns, discoeit nezé
Puissance:
Ah! guet-n-oh douguet hun iné
d'en Né!

Inou, é creis er joé ha gloér,
Dirac trôn Jesus hur Salvér,
Doh hou mélein ni e santou
Doustér;
De virhuiquin ni hou mélou
Guet-hou.

---

### EID ER MEMB TRA.

Ton : Cheleuet-ni, perhinderion.

Santès Mari, gùir vam de Zoué,
É peb amzér Guérhiès,
Hou mab Jesus e zou me Roué
Ha hui zou me Rouannès;
Hui zou ur vam læn a zonstér,
Ur vam læn a druhé;
Eid Avocadès m'hou quemér
Épad ol mem buhé.

É misque hou serviteriou
Ul léh e houlennan :
M'er goulenn a greis me halon,
Avel er græç caërran;
Hou chervigein, Guérhiès santel,
Na péh ul lehuné!
Hou ç'ancoéhat, hou tilezel
É zou marhue en iné.

Rac-cé, Guérhiès caranteus,
Pligein d'oh e glasquan;
Eid oh é vou, arlerh Jesus,
Me harauté vrassan;
Hou ç'inourein hag hou mélein
É hrei joé me halon;
Ha laquat en ol d'hou carein,
Me honsolation.

Hèd mem buhé, ém ol œvreu,
Secouret-mé perpet;
Ém ol anquin ha trebilleu,
N'em abandonnet quet;
Trema oh a pe hirvoudein
Guet er chif ha glahar,
A lein en neau sellet doh-eign,
Deit de sébein men dar.

Pe vou ret l'eign quìttat er bed
Eit monnèt dirac Doué;
Pe zei Lucifér counaret
Eit feahein me iné;
Doh é aideu, Mam truhéus,
Goarantet hou croaidur;
Ha reit debou guèlèt Jesus
Ér gloér ha pligeadur.

É INOUR EN INTRON-VARIA AG ER SALETTE.

Crechénion cablus, ar en doar forbannet,
Forbannet én ur vro ol carguet a zangér;
N'ancoéhamb quet Mari, hur recour assuret:
Aveid omb péberion bé halon zou tinér.

DISCAN:

Intron Vari ag er Salett,
Sellet doh-emb a lein en né;
Secouret-ni perpet,
O Mari, Mam de Zoué.

Discoamb én hé andret en douçan confiance:
Énep de Lucifér hé dorn e zou nerbus;
Hag én neau memb hé boéh, hé boéh lœn a buissance
E zistann, a pe gar, colér hé mab Jesus.
Intron, etc.

Dés onta, péhour queah, de boulenn te bardon,
Ha quemér Mam Jesus eit bout t'avocadès;
Ya, te gavou guet-hi truhé, compassion,
Mar vennès hi mélein hag hi fedein liés.
Intron, etc.

Ilum daule ar hé halon guet quæ a te béhèd:
Hé divréh vou digueor, digueor eit te receu;
Ur Vam carantéus jamæs n'hi dès vennet
Rebutein ur broaduz, pe ouill ar é fauteu.
Intron, etc.

Oh! péh bonheur eid ou en dout Mari eit mam,
En dout stùren er mor eit condui me faseu!
É quérhèt ar hé lerh ne zougein quet mui tam:
Dré-z-hi é vein lodèc én éternel joéieu.
Intron, etc.

(Pe vè cannet durant mis Mari.)

Épad er mis caër-men, stouyet doh hé limage,
Bamdé guet boquetteu ni zei d'hi hourônnein,
Bamdé ni rei dehi hur halon hemp partage:
O Mari, péh bonheur hou mélein, hou carein!
Intron, etc.

---

## EIT CLOSEIN MIS MARI.

É ha d'achihue, Mam truhéus,
Hou mis quer caër ha quer bourrus!
Mæs aveid oh hur haranté
Ne dremeinou quet guet mis Mai. *(bis)*

Tremein e bra er predégueu,
E hret d'emb ar hou vertuyeu;
Mæs hermen, ô Guérhiès Vari,
Ou mirèt e vou hur sourci. *(bis.)*

Tremein e hra er mélodi,
E gleuemb bamdé én hou ty;
Mæs hur halon caranteüs
D'hou mélein vou perpet grêdus. (*bis.*)

Tremein e hra ol en doustér,
E danbouemb étal hou Autér;
Mæs er chonge ag hou larganté
E vou confort hou pugalé. (*bis.*)

Tremein e hra er boquetteu,
E zégassemb d'hou c'ilisieu ;
Mæs eit hou chervige, Mam de Zoué,
Hur grêd ne houivou quet él-d'hai. (*bis.*)

Avel aguênt, er goal sperêd
E hrei d'emb hoah brézel calet;
Doh é gonnar hag é arden,
Mari, goarnet hun ineaneu ! (*bis.*)

Eit hur gounit, er bed trompér
E hrei d'emb hoah digueoren caër;
Aveit feahein é soliteu,
Ni e sellou hou c'éxampleu. (*bis.*)

Mæs er goahan tantation
E gavehemb én hur halon;
Ah! doh peb sort fal pligeadur,
Goarantet-hi, ô Guérhiés pur ! (*bis.*)

Qnenavou, mis caer, mis santel !
Dré-men hur joé ne bad quet pêl !
Mæs guet-n-oh én Nean, ô Mari,
Hur joé ne dremeinou quet mui. (*bis.*)



## EN ANGELUS.

*Angelus Domini nuntiavit Mariæ, etc.*

Ni hou salud guet caranté,
Rouannès er Sænt hag en Ælé;
Hui e zou beniguet.... *O pia!*
Hag a hræceu carguet.... *Ave, Maria, etc.*

*Ecce ancilla Domini, etc.*

Beniguet-é chué Jesus,
Er fréh a hou corv précius,
Mamen a santeleah.... *O pia!*
Hag a salvedigueah.... *Ave Maria, etc.*

*Et verbum caro factum est, etc.*

Ni hou supli, Mam a zoustér,
P'arrihuei hun dehuéhan ær,
De houlenn guet Jesus.... *O pia!*
Eid omb ur marhue eurus.... *Ave, Maria, etc.*



## É INOUR EN ÆL-GARDIÉN.

Ton : Chetui en eil kentel neüé.

Mé hennoh d'en Tad éternel
En devout casset t'emb un Æl,
Eit hur hondui, pad hur buhé,
É hènt en né!

Aveit mab-dén péh un mour
M'en dès pliget guet é Grouéour
Ordrénein d'ur prince ag en neaa
Goarn peb-unan!

Deustou n'en d'omb meit peuranté,
Doh-emb é sell guet caranté,
Hag é peb ouaid, hag é peb stad,
Hemb hur buittat!

Mar da d'emb ha couéh ér péhèd,
É zorn quentéh zou astennet,
Aveit hun tennein, hemb termén,
Ag en voullen.

Presantein e hra dirac Doué
Hur pedenneu é lein en né;
Aceltin ma veint chelouet
Guet en Drindèd.

Læn a druhé doh-emb tud queab,
Guet péguement a vadeleah
É pélla doh-emb en dangér,
É peb amzér!

Pet gùéh, é creis en tihoeldæt,
É tégass sclerdér d'hur sperèd;
Hag é ra d'emb ur grèd nehué
De gârein Doué!

M'Æl-Gardién, ô ami mad!
Penaus jamæs hou ç'ancoéhat!
Aveit quement a garanté,
Ah! trugairé!

Tré ma padou me ferhindèd,
Quemeret soign han-an perpet,
Quentèh m'em hou doh-oh recour,
Reit t'eign secour!

Aveit mirèt doh-eign a gouéh,
Douguet-mé étré hou tivréh;
Ha groeit t'eign ém ær dehuéhan
Feahein Satan!

O me Æl mad, pehéh ur joé,
Hag aveid oh, hag eid on-mé,
Cânnein assamble un dé victoér,
É creis er gloér!

---

## EIT COUIL EN OL SÆNT.

### EN EIH EURUSTÈD.

Chetui en eih kentel nehué,
E bredéguas ar er manné
Jesus hun Doué, Salvér er bed,
D'é zisciplèd. *(bis.)*

Hur mæstr e gonz: chelenamh-ean
É tisquein d'emh en hènt d'en nean;
Conzeu en dud e zon trompus:
Conzet, Jesus.

Eurus er ré peur a sperèd,
Distag-caër doh madeu er hed!
Ind ou devou, é léh danné,
Ranteleah Doué.

Eurus er ré douç èl devèd,
E vihue hemb tahut na drespet!
En nean é caveint eurustèd,
Ha memb ér hed.

Eurus er ré e scùil dareu
Dé ha noz ar ou féhedeu!
Rac guet Doué é veint pardonnet
Ha consolet.

Eurus er ré en dès perpet
D'er santeleah nân ha sehed!
Rac ind e vou goalhet én né
A lehuiné.

Eurus er ré zou truhéus
Doh en dud peur, mambreu Jesus!
Roué en nean en devou ehué
Doh-t-hai truhé.

Eurus en dud hag e hoarn pur
Ou halon doh couciadur!
Ind e huélou en Eutru Doué
Abarh en né.

Eurus er ré e gâr er peah
Ér mæz hag én ou zyegueah!
Ind e vou galhuet bugalé
En Eutru Doué.

Eurus er ré zou idan poén,
Rae ma hêliant ou lézen!
Ind e vou digollet un dé
É lein en né.

Eurus er ré e zou casseit,
Hag aveit Doué e zou goapeit!
Ind ou devou é lein en nean
Er joé brassan.

Chetui amen reih er guir hênt
En dès bet hêliet er Sent;
Dré-zé é hét guet peah ha joé
De huélet Doué. 10*



DIVIS ÉTRÉ ER RÉ VIHUE HAG ER SÆNT.

TON Du séjour de la gloire.

A greis hou joé ha gloér,
Ol Sænt, laret t'emb-ni :
Eit pris bag hou victoér,
Péh bonheur e hoès-hui?

Hur bonheur zou hemb par,
Ha n'hellér quet larét,
Péh madeu e brepar
Hun Doué d'é amied.

Ma n'hellamb comprenein
Brastéd hou lehuiné,
N'hellamb-ni hanàuein
Er péh e bra ou joé?

Bout hemb poén hag anquin,
Guélèt, cârein hun Doué,
Hag er mélein hemb fin
Guet grèd perpet nehué.

Hui, péré guet courage,
Zou marhuet eid er fé,
Petra-é hou partage
Eit hou fidélité?

Cânnein e hramb victoér
Ar hun anemiséd,
Ha lodéc-omb é gloér
Jesus, Salvér er bed.

Hui, Doctorèd santel,
En dès quement gouyet
Ar er joé éternel,
Hà hui huès hum drompet?

Na distérret e oé
Er péh e ansaignemb,
Étal er huirioné
E huélamb é Doué memb!

Hui, Ermitèd cuhet,
Péré doh hou corveu
E zou bet quer calet :
Petra-é hou joéieu?

É léh hun ol tristé
Hag bur pénigenneu,
Ur mor a lehuiné
E hoalh hur haloneu.

Péh bonheur e hoès-hui,
Hui hag en dès goarnet,
Guet quement a sourci
Trezol caer er huérhtæt?

Ni e gânn ur hnerzen
E zou perpet nehué;
Hag, é péh léh open,
Ni e héli Oén Doué.

Hui péré en dès bet
Quement a drebillen,
Hà hui zou consolet
Guet Doué ag hou tareu?

É zorn caranténs
En dès ou séhet ol;
Ul lehuiné padus
Aveit mad hur honsol.

Laret t'emb-ni anfin
Petra hun nès d'hobér
Eit bout de virhuiquin,
Eurus guet-n-oh ér gloér ?

Mar fall d'oh antréein
Guet-n-emb-ni ér vuhé,
Miret, hemb divarchein,
Lézen en Eutru Doué.

Guet hirreah é hortamb
Ur recompance quer caer;
Mæs doujein bras e hramb
Er boén zou ret quemér.

Mar doujet rai a boén
É virèt lézen Doué,
Chonjet ér gourônnen
E zouguehet én né.

## EIT PERHINDERION SANTÈS ANNA.

Ton : Mélamb, poble fidele,
*Pe* : Me gav hir en amzér.

Damb de Santès-Anna,
Damb-ni ol, Bretonnéd ;
D'inou en n'émb e ya
Guet-hi zou cheleuet.

DISCAN :

O Santès beniguet,
Sellet-ni guet truhé ;
Pedet eid omb, pedet
Èpad ol hur buhé !

Aveid omb péh ur gloér
Ha péh ul lehuiné,
M'en dé deit d'hur hemér
Aveit bé bugalé !,
O Santès, etc.

Aveid omb-ni é ma
Hé haranté vrassan ;
Aveid omb-ni é hra
Hé burhudeu caérran !
O Santès, etc.

Péguement a ré clan
En dès doh-t-hi recour,
Hag, én drougueu goahan,
E gav guet-hi secour ?
O Santès, etc.

Pet güéh hi dès rantet,
O madeléh hemb par !
D'er ré dal er guélèd,
Er hleuèd d'er ré boar ?
O Santès, etc.

Pet güéh ar er mor bras,
De dud e ya de goll,
P'hi fedant, é tégass
Ahuél mad én un taul ?
O Santès, etc.

Intron Santès Anna,
Eit jamæs trugairé !
Guet joé ni e hrata
Dont d'hou cüélèt peb plé.
O Santès, etc.

Ne zouiet quet en hèut,
Hui tud guen dré en ouaid;
Ha guet-hi, marhue er Sænt
Aveid oh gounennet.
O Santès, etc.

Tud youanq, hag e venn
A zevri chervij Doué,
Deit d'inou de houlenn
Feahein er fallanté.
O Santès, etc.

Deit hui, mameu tinér,
Aveit hou pugalé;
Doh-t-hi queméret seuér:
Hi zou bet mam ehué.
O Santès, etc.

Deit, guérhiésèd, d'hé zy,
Deit: n'hou rebutou quet;
Mam er Huérhiès Vari
E gâr er guérhiésèd.
O Santès, etc.

Ha hui, labourision
Guet er poénieu goasquet,
Deit d'inou a galon:
Hui-é hi dès choéset.
O Santès, etc.

'Dé quet d'un dén a guér,
A sel, a eur goleit,
Mæs d'ur heah labourér
Hi dès hum zizoleit!
O Santès, etc.

Ha hui, queah tud a vour,
É creis er goal-amzér,
Pedet-hi d'hou secour,
D'hou tennein a zangér!
O Santès, etc.

Drest-oh a pe sâuou
Er mour é houlenneu,
Dehi, eit m'hou coarnou,
Gloëstret hou caloneu.
O Santès, etc.

Ne vern guet pebéh gloés
É vehoh anquinet;
Hi e huella forh-æs
D'er horv ha d'er sperèd.
O Santès, etc.

*(A pe huelèr en tour.)*

Me huél en tour a bèl:
Stouyamb ar bun deuhlin;
Revehet, léh santel,
Mèlet de virhuiquin!
O Santès, etc.

Ah! pegours é yehemb
Én hou ty beniguet?
Pegours é voquehemb
D'hou relégueu sacret?
O Santès, etc.

Cleuèt e hran enta
Er hlehir é sònnein!
Intron Santès Anna,
Hoah ur huéh hou cuélein!
O Santès, etc.

Goarnet hur baloneu,
Goarnet er Vretonnèd;
Reit d'hur bugaléguen
Dont liès d'hou cuélèt!

O Santès, etc.

Reit t'emb a rum de rum
Derhel mad doh er fé;
Pedet Jesus de chom
Guet hou queah pugalé'!

O Santès, etc.

Avel ur perhindèd
É tremein hur buhé;
El d'ou é ma calet
Ha gronnet a dristé!

O Santès, etc.




FIN.

# ROL.

## QUETAN LODEN.



## EIL LODEN.

## TAIRVÈD LODEN.

## PEDAIRVÈD LODEN.

# ROL ARAL

## REVÈ RANG EL LETTRENNEU.

FIN.

